# GUERZENNEU

EID

# ESCOBTY GUÉNÈD,

DRÉ EN EUTRU GUILLOME, PERSON ÉGRIST.



(Propriété)

É GUÉNÈD,

É TY J. M. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR,

é ru er Préfectur

—

1857.

En ce qui nous concerne, nous ne nous opposons pas à l'impression des Cantiques composés par M. le Recteur de Kgrist.

LE MAUGUEN, *Vic. gen.*




Calz a vélean hag a fidélèd en dehé caret a huerço cavouët én ur memh livr ol er hannenneu a zivout er gùirionéeu vrassan ag er religion. Él m'em boé groeit un nebèd gùerzenneu e zou het leinet guet pligeadur, ind e zalhas ar-n-an d'hobér el livr-cé. Aveit respond d'ou goulen, me hras mar-a-gannen nehué ; me choégeas ag er hannennen couh er ré e gavér gùellan, ha me scrihuas d'er ré en doé groeit cannenneu nehué aveit goulen guet hai perh de laquat on hannennen él livr-men. El lod-muihan a nebai en dès laret t'ein é hellen quemér a ou hannenneu er ré em behé bet caret quemér. Élcen é on deit de ben a zastum cannenneu a zivout er gùirionéeu vrassan ag er religion. M'em behé caret guellein laquat ehué él livr-men cannenneu en entru Larhoulet : mæs é té a ou grattat d'en entru Galles, mollour, ha n'hellé

mui hum zislaret; ean e laras d'ein neoah é telien gobér mollein me ré; èl-cé, e m'ean, é vou cannennen aveit goust peb-unan. Gobér e hran enta mollein el livr-men, é péhani é vou puemb loden. Ér guetan loden, é vou cavet er hannenneu eit tremén erhat en deuéh, cleuèt en overen, er hannenneu quênt ha goudé ur hatechim pé ur predég, er hannenneu quênt, épad ha goudé er gommunion, hag chué eit reneuéein er promessen ag er vadient. Én eil loden, er hannenneu a zivout er gùirionéeu ag er religion, er mistérieu, er fineu debuéhan, er vertuyeu a grechéneah, er péhèdeu, er sacremanteu, er heden, én ur héli catechim Gùénèd. Én dairvèd loden, er hannenneu én inour de Zoué Croueour ha de Zoué Salvér, hag ol er ré e hellér cannein én ur retrèd pé én ur mission. Ér bedairvèd loden, er hannennou ar vuhé hur Salvér hag ar ol er gouilieu én inour de Zoné. Anfin ér huemvèd, er hannenneu a zivout ol er gouilieu én inour de Vari, ha réral e hellér cannein é peb amzér, hag ehué er hannenneu én inour d'er Sænt.

Pligèt guet Doué ma vou fréhus el livr-men eit salvedigueah en ineaneu.

J. GUILLOME.

# GUERZENNEU.

## QUETAN LODEN.

EIT SANTEFIEIN EN DEUÉH HAG ER SUL; PEDENNEU QUÊNT HA GOUDE ER HATECHIM, QUÊNT HA GOUDÉ UR PREDÊG, CANNENNEU QUÊNT, ÉPAD HA GOUDÉ ER COMMUNION HAG AVEIT RENEUÉEIN ER PROMESSEU AG ER VADIENT.

### QUETAN CANNEN EID ER MITIN.

Ton : N° 20

Tremeinet-é en noz, splannein e bra en dé,
Me gleu ol en einéd e cannein gloér de Zoue;
Sebuel e hran mem boéh guet hani en einéd
Eit cannein en inour de Zoué Croueour er bed.

Hui e boés a nitra me zennet, ô men Doué!
É ma etre bou tourn me marhue ha mem buhé,
Ha raccé e ran d'oh en dé e gommançan,
En implé eid hou cloer abéh-caer e vennan.

Pliget guet-n-oh ar-n-an ehuébat é peb ér
Ha pêllat a zob-on, én de-men, peb dangér;
Dres peb-tra, ô me zad e zou é lein en nean,
Dob velim er péhéd goarantet me inean.

Hui e huél en dobér e mès a hou secour,
Reit enta bou pennoh d'em foen ha d'em labour;
D'em horv ha d'em inean reit hinihue ou bihuanç
Ha beah hui-memb un de én nean me recompanç.

J. G.

### EIL CANNEN EID ER MITIN.

Ton : Nos 44, 77, 78; *pe* Conditor alme siderum

Splannein e hra er goleu-dé,
Stouyamb izel ha pedamb Doué
De rein sclærder d'ol hur paseu
Ha d'hur goarn a zoh en drougueu.

Hun tad, hun dourn béent hemb pehèd,
Hemb fal chonj revou hur sperèd,
Ér bèg revou er hurioné,
Hag er galon er garanté.

Épad en dé-men, ô Jesus,
Perpet dihun hag ehuëhus,
Goarnet en or a hur squendeu
Doh satan ha doh é ardeu.

Groeit ma chervigeou el labour
Ag en de-men eid hou c'inour;
Beah guet-n-emb ag er pen quetan,
Beah ehué er pen dehuéhan.

Eit ne glasquou quet hur horveu
Mæstronieìn hun ineaneu,
Hag aveit ma veint sentussoh
Daibramb hag ivamb bihanuoh.

Revou gloër d'en Tad éternel,
D'er Mab ha d'er Spered-Santel,
Tri person én un Doue hemb quin,
Ha bermen ha de virhuiquin. J. G.

## EN ANGELUS DE VITIN.

Ton : Air connu.

Angelus Domini, etc.
Un æl e zischennas un dé
De saludein Rouannès en né
En ul larèt dehi : *ô pia*,
Ni hou salud, Mari : *Ave Maria.*

Ecce ancilla Domini, etc.
Me zou mateh en Eutru Doué,
Groèt a han-an é volante;
Er chervige e fal d'ein : *ô pia*,
Quehet èl e vihuein : *Ave Maria.*

Et Verbum caro, etc.
Quentéh ma cousantas Mari
En hum gavas Jesus én-hi
Groeit ag hé hoaid purran : *ô pia*,
Dre hræç er Sperèd glan : *Ave Maria.*

*Recueil Pourchasse.*

## QUÊNT, ÉPAD HA GOUDÉ EL LABOUR.

### QUÊNT EL LABOUR.

Ton : Mar cuvesset erhat.

Taulet er me labour, ô men Doué, hou pennoh,
Rac eol e brein me foén mar labourán hemb oh ;
Reit entá nerh d'em horv, patiantæt d'em mean
Eit ma vou me labour fréhus aveid en nean:

### ÉPAD EL LABOUR.

Mab en d'un tad cablus, gronnet-on d'er péhéd ,
A men drougueu, allas! me sant er bonnérded ;
Mæs me houi é mant just ha me veu labourat,
Rac m'er gourheménet hui-memb aveit me mad.

Mar e més rai hès guellet hou g'offanceu ,
Dré me foén ha labour me ven hum bunissein ,
Parfeit, m'hou péd, ne zei m'imur ha ma hlémeu
D'em lacat hoah de gol er fréh a me foéneu.

Er péh e ra d'ein nerh d'andur ol men drougueu
Ha gab pligein d'oh é creis me lehourieu ,
É zou rac me houyan e més leh de hortoz
Guet-n-oh eid recompang en naan er guir repoz.

### ARLERH EL LABOUR.

Trugairé d'oh, men Doué, hou pout reitt'ein zecour,
Patiantæt ha nerh eit gobér me labour ;
Mar e mès e nitra displiget d'hou Calon ,
Guet quæ ha guet anquin é houlennan pardon.

J. G.

## QUETAN CANNEN D'EN NOZ.

Ton : N° 20.

É ta en noz tihoel, en hiaul e zou cuhet ,
Hag en un herradig en dé zou tremeinet ,
Avel-cen él ur squéd é tremein hur buhé ;
Mæs ne chongeamh quet calz én hun dehuéhan dé.

Er marhue, er jugemant hag en éternité
E za a baseu bras hag e dosta bamde,
Ha n'hum zathamb quet prest d'ur jugemant quer garw
E vou ret d'emb tremein quentéh arterh er marw.

A p'en dehé er juge én noz-men d'hur galbuein,
Dirac e dribunal penaus en hum zisoein ?
Gronnet a behedeu, er brassan lorh ha spont,
D'e demalationeu penaus hur guellét rescond ?

En deuéh-men, allas ! hiès hun nès péhet,
Mæs Doue hur pardonnou mar hur guêt glaharet :
Guet ur galon baiet en ur mor a hlahar
Golbamb enta bermen hur fauteu guet hun dar.

J. G.

## EIL CANNEN EID EN NOZ.

Ton : Nos 44, 77, 78; *pe* Conditor alme siderum.

Tremeinet hun nès hoah un dé,
Mil bennoh e ramb d'oh, men Doué;
Tostat e bra deja en noz,
Reit t'ein én-hi peah ha repoz.

Groeit hun nès hiniw péhedeu,
Golbamb-ind ol guet hun dareu,
Guet eun, pe vehemb morgousquet,
A vout guet satan gouniet.

El hon n'arsàu quet a droein
É clab e dam eid el lonquein :
Idan hou tivaskel arze,
Tad, dihuennet hou pugalé.

O pegours e splannei en dé,
Dé bourrus, de hemb noz goudé?
Pegours e vehemb en ur vro
Hemb anemisèd tro-ha-tro.

Revou gloer d'en Tad éternel,
D'er Mab ha d'er Sperèd-Santel,
Tri person én un Doue hemb quin
Ha bermen ha de virbuiquin.

## ANGELUS DE NOZ.

Ton : Air connu.

Angelus Domini, etc.
Ni bou salud guet caranté,
Rouannès er Sænt hag en Ælé:
Hui e zou beniguet : *ô pia*,
Hag a bræeu carguet : *Ave Maria.*

Ecce ancilla Domini, etc.
Beniguet-é ehué Jesus
Er freh a bou corv précius,
Mamen a santeleah : *ô pia*,
Hag a salvedigueah : *Ave Maria.*

Et Verbum caro, etc.
Ni hou suph, ô mam tinér,
A pe zei hun dehuehan ér,
De boulen guet Jesus : *ô pia*,
Eid omb ur marhue eurus : *Ave Maria.*

(*Recueil Pourchasse.*)

## SALUD D'ER HUÉRHIÈS, ÉN AMZÉR A BASQ.

Ton : N° 34.

Regina cœli lætare, alleluia.
En nean hac en doar zou ér joé
Hum rejouisset, Rouannès en ne :
Cannet guet-n-emb : *ô Maria*,
Cannet ehue *alleluia.*

Quia quem meruisti portare, alleluia.
Jesus, hou mab en dès gut gloer
Ar er marw douguet er victoér,
Raccé guet-n-emb cannet enta
Cannet ehué *alleluia.*

Resurrexit, sicut dixit, alleluia.
Revé m'en doe eon memb laret,
Hinihue e ma ressuscitet :
Cannet guet-n-emb, cannet enta,
Cannet ehue *alleluia.*

Ora pro nobis Deum, alleluia.
Ni e zou ol bou pugalé.
Pedet eid omb en Eutru Doué ;
Neoah guet-n-emb, *ô Maria*,
Cannet ebué *alleluia.*
Gaude et lætare, Virgo Maria,
Guérhiès Vari ha mam de Zoué,
En bum daulet d'en douçau joé ;
El-cé guet-n-emb cannet euta,
Cannet ebue *alleluia.*
Quia surrexit Dominus vere, alleluia.
Hou mab en dès é guirioné
Sàuet guet gloer a zau é vé ;
Raccé guet-n-emb, *ô Maria*,
Cannet ebué *alleluia.*
Oremus, etc. J. G.

---

## CANNEN AVEIT CLEUÉT EN OVEREN.

Ton : Chairramb ol hur chapeletteu, *pe* Ni hou ç'ador.

Cleuamb hinihue en overen
Ha pedamb en-hi pen-d'er-bèn,
Aveid adorein a galon
Un Doue bemb quin e tri person.
Gloer d'en Tad en dès bur hrouéet,
Gloer d'er Mab en dès hur prenet,
Gloer hag inour d'er Spered-glan
E duém hur halon guet é dan.
Croueour er mor, en doar, en né,
Mæstr er marhue ha mæstr er vubé,
Ėit banàouèt hou mæstroni
É tamb d'offrein d'oh en hosti.
Hui e ra d'emb bamdé madeu,
E scùil ar-n-amb bamdé græceu :
Trugaré d'ob, ô Tad tinér,
Dré Jesus hou mab hur Salvér.

Péherion omb, neoah, men Doué,
Pardon, pardon d'hou pugalé;
Amen Jesus èl ér balvér
E bèd eid omb zou é vredér.

Dohér hun nès a hou crœceu
Eid hur goarn a zoh en drougueu;
Dré veriteu hou mab Jesus,
Salvet-ni, Tad carantéus.

### GOUDÉ ER SANCTUS.

Ehuéhamb ar hur speredeu,
Sàuamb d'erihué hur haloneu,
Lausquamb ol er bed a costé
Aveit chongeal hemb quin é Doué.

Er bélèg, én hanhue a Jesus,
E lar ur gonz crihue ha nerhus,
E zégas Jesus hur Salver
A vlein en nean ar en auter.

### ARLERH CORV EN OVEREN.

Ni hou ç'ador, Hosti sacret,
Hui zou eid omb un Doué cuhet:
En-oh Jesus, dré garanté,
Zou corv, inean, divinité.

Ni hou ç'ador, goaid précius
En dès acuilet mamreu Jesus,
Aveit golhein hur ineaneu
Couciet dré hur péhedeu.

### D'ER GOMMUNION.

Me garehé, Jesus men Doué,
Receu hou corv hag hou ç'iné,
Aveit lacat dòn em halon
Er chonge a hou marhue ha passion.

Mæs gronnet-on a béhedeu
Ha no gredan quet hou receu;
Neoah me brata hum virèt
Dré hou crœceu doh er pehèd.

### ARLERH EN OVEREN.

Rebligeou d'oh, Tad éternel,
Dre Jeaus-Chrouist hou mab santel,
En overen hun nés cleuet
Aveid inourein hou prasted ;
Ha groeit, ô Tad carantéus,
Ma vou en ovren-men frehus
Eit en ineaneu tremeinet
Hag eid omb en dès-bi cleuet. J. G.

## CANNENNEU AVEIT CORV EN OVEREN,

### PÉ UR VÉNÉDICTION.

Ton : Air connu.

Ni bou ç'ador, Hosti sacret,
Hui zou eid omb un Doué cuhet :
En-oh Jesus, dré garanté,
Zou corv, inean, divinité.

Ni bou ç'ador, goaid precius
En dès eid omb scuilet Jesus,
Aveit golhein hun ineaneu
Couciet dré hur péhedeu.

É sacrefiç en overen,
Jesus bur Salver e zisehen,
E reneue ar en autér
Er sacrefiç ag er balver.

Chongeamb guet grad ha guet respet
En tourmanteu ha marw calet
En dès bet anduret Jesus
Eid hul lacat de vout eurus.

M'hou ç'ador, men Doué, a galon ;
Me ador hou marhue ha passion ;
M'hou ç'ador hoah doh hum offrein
Reit t'ein secour eid hum salvein.

*Recueil Pourchasse.*

## AR ER MEMB TRA.

Ton : Air connu

Na brassct é, ô men Doue, hon puissanç!
En ur momand, ô pêh un différanç!
Er bara zou changet é corv divin Jesus,
Hac er guin zou changet [én é hoaid précius (*bis*).

Ya, men Doue, me gred guet assuranç
É oh amen idan en apparanç
Guet hou ç'ol majesté ha guet hou ç'ol pouvoér,
Quer bras avel en neau [e oh ar en auter (*bis*).

O tra souéhus, ô mistér admirabl!
Peh caranté aveit tud miserabl!
Mab Doue hum offr amen d'é Dad eid hur salvein,
N'en des nameit un Doue [e hel él-ce cârein (*bis*).

M'hou càr chue, me Jesus amiabl,
Me garehé hoah open bout capabl
D'hou càrein hemb mesul hag hemb fin, me Salvér;
Mæs, allas! me halon [en huin gav rai zistér (*bis*).

Ol sænt, æléd, ha hui, Guerhiès Varl,
Ah! prestet d'ein hou calon, m'hou supli,
Eit carein me Jesus, un Doue a garanté,
Hag epad en amzer [hag en éternité (*bis*).

*Recueil Pourchasse*

Ton : Parce Domine

Pardon, ô men Doue, pardon d'hou pugalé ingrat,
Ab! n'hum vanget quet, hui zou perpet hun tad.

Pardon, ô men Doué, pardon d'hou pugale eablus,
Hui zou un Doue just, mæs ehué truheus.

Pardon, ô men Doué, pardon d'hou pugalé glaharet!
Sellet doh hun dar ha n'hur refuset quet.

*Recueil Pourchasse.*

Ton : Chelcuet ur Person.

Stouyet ar men deuhlin, m'hou ç'ador, ô men Doué,
Idan en apparanç cuhet é guirioné;
Me halon abêh caer idan d'oh zou soublet,
Rac pe sellan hou cloer é sempla me spered.

O Jésus, me Salvér ha mamen a burtæd,
Me zou ur heih péhour, golhet-mé én hou coaid,
Rac un dapen hemb quin ag er goaid-ce quer pur
E hel guellat er bed ag e goueiadur.

O Jesus e huélan cuhet er sacremant,
Groeit ma hellein en-oh imbèr torrein me hoant;
M'hou cuélein faç-oh-faç ér baraouis un dé,
Ha ma hrei er guél-ce me joé ha lehuiné. J. G.

---

Ton : Sur cet autel.

Ar en autær,
O Jesus adorabl!
Hui zou Doué ha dén véritabl
Ar en autær.
Jesus hosti
Eid omb hum sacrefi
Ar en autær.

Adoramb-ean
Ha credamb é bresanç
Cuhet idan en apparanç :
Adoramb-ean,
Stouyamb izel
Dirac Doué éternel :
Adoramb-ean.

A huir galon,
En hou mister santel,
M'hou câr, m'hou ç'ador ha m'hou mêl
A huir galon;
Groeit dre hou cræç
Ma hou cârein hemb cess
A huir galon.

M'hou pèd, reit t'ein,
Jesus Doué éternel,
Hou pénédiction santel;
M'hou pèd, reit t'ein
Ur galon pur
D'hou cârein hemb mesur,
M'hou pèd, reit t'ein.

Hou caranté ,
Jesus, hou sacrefi;
Hou sacrefiç em sauteti :
Hou carante
Zou mem bihuanç,
Hou marw meu délivranç :
Hou carante.

Ah ! losquet-mé,
O carante santel.
Ha losquet en ol dud fidel.
Ah ! losquet-mé
Hoah davantaj
De Zouo on hemb partaj :
Ah ! losquet-mé.

Càrein Jesus ,
Ah ! petra zou quen douç !
É hræç em galw, em press, em pouss...
Càrein Jesus
Dre bréferanç
E vou me honfortanç ;
Càrein Jesus. *Rec. Pourchasse.*

---

Ton : Air connu.

Adoramb ol ér mystér admirabl
Un Doué cuhet , hur Salvér adorabl ;
Joentamb hur boéheu ha cannamb ol ihuel
En inour de Jesus , [Mab en Tad éternel. *(bis.)*
Eit chom guet-n-emb ha rein t'emb confortance ,
En hum laca idan en apparance :
Jesus , scuiltet ar-n-emb peb sorte donæzon
Ha reit t'emb , ni hou ped , [hou pénédiction. *(bis.)*
Ælèd en nean , dischennet , m'hou couvi ,
Trugaréquet aveid omb mab Mari :
Gloer revou d'en Drindéd , tri person én un Doué ,
Ér bed men, ér bed-hont [hag én éternité. *(bis.)*
*Recueil Pourchasse.*

## QUENT UR HATECHIM PÉ UR PREDÉG.

Ton : Air connu.

Deit, Sperèd-Santel, ni bou pèd,
Carguet calon hou fideled ;
Allumet én-hai noz ha de
En tan-flam a hou caranté.

Én hai, dischennet ag en né
Hag e veint croueet a nehue ;
Er bed abeh e vou changet
Hag e peb léh Doue vou mélet.

*Recueil Pourchasse*

---

Ton Quelven

O Sperèd carantéus,
Mamen ol er hiæceu,
Groeit ma vehemb ol gredus
De gleuèt hou conzeu ;
Rac ma ne ret secour d'emb,
El ur bar diflosquet,
Birhuiquin ne hellehemb
Doug fréhen mad erbet.

Eit disquein er huirioné,
Reit d'hur sperèd sclærder,
Hag eit cârein lezen Doue
Reit d'hur halon tuemder.
Lezen pur, lezen santel,
Beah hur honsolation,
Lezen douçoh eid er mel
Beah scribuet em halon.

---

Ton : Ni hou salud, stiren er mor.

D'hou scòl e tamb, ô me Salver,
Eit gout er peh hun nès d'hobér,
Aveit disquein hou ç'hanaueın,
Hag hou chervige hag hou carein.

Groeit ma vehemb guet freh,
Ma vehemb sentus doh hou poeh,
Ma tisquehemb mad hou lezen
Aveid hi heli pen-d'er-bèn. J. G.

---

## ARLERH UR HATECHIM PÉ UR PREDÉG.

Ton : Cheta en ouh quentel nehué

D'oh-hui, ô men Doué, mil bennoh
Em bout cheleuet hou lézen,
Pardon e houlennan guet-n-oh
Mar d'on bet scan hâ digampen.

En nemb e banàu é zevër
Hag e dor neoah hou lezen,
Zou cablussob én hou quevër,
Groeit enta ma vein guel gristen. J. G.

Ton : Cheta en eih quentel nebeu.

O lezen pur, lezen santel,
Lezen furnes er vugalé,
Groeit, men Doué, ma vehemb fidel
D'hi hélt epad hur buhé.

Tad mad, ag en ouaid tnerran,
Hui-e e vennamb chervigein;
Revou hur plijeadur brassan
Credein, careiu hag aboeissein. J. G.

## QUÊNT, ÉPAD HA GOUDÉ ER COMMUNION.

Ton. Air connu.

Me gav hir en amzër
E dremenan ér bed,
Ma ne mes me Sa'vër
D'em bonfortein perpet.

Quërhet, m'Æl-Gardién,
Delarèt d'em Jesus,
Hemb d'hou é on e poén,
Disconfort, hirvoudus.

Pel doh Jesus em hur,
E gàran drest en ol,
Ne gavan meit glabar;
Me chonge e han de gol.

Quërhet, m'Æl-gardién,
De gavouet me Jesus,
Ha presantet me foén
D'é Galon truheus.

Soltet-on hemb cess
D'en tantationeu;
M'anemisèd em fress
De goueh én ou laceu.

Quërhet, m'Æl-gardién,
De gavouet me Jesus,
Ha presantet me foén
D'é Galon truheus.

M'anemis én arrage
Ne glasq meit me feahein :
Prest-on de gol courage
Ma ne za secour d'ein.

Quërhet, m'Æl-Gardién,
De larèt d'em Jesus
Dont d'em zennein a boén
Guet e hræcéu nerhus.

M'inean peur dihoarnis
A hræç hag a secour,
E grein bag e hirris
Guet eun a hé zreitour.

Quërhet, m'Æl-Gardién,
De larèt d'em Jesus
Dont d'em zennein a boén
Guet e hræcéu nerhus.

Penaus bout hemb doujanç
É creis m'anemiaèd,
Ma ne mès assistanç
Er vamen a burted.

Quèrhet, m'Æl-Gardien,
De larèt d'em Jesus,
Hemb d'hou é on é poén,
Disconfort, hirvoudus.

Me hirvoud d'em Salvér
Guet ur brassoh hirreah,
Eit ne rid en tuemder
Ur harhue aben d'er hoah.
Quèrhet, etc.

Laret ol me martir
E zou é garanté;
N'hellan en diovir,
M'er blasque noz ha dé.
Quèrhet, etc.

Evel un druhunel,
Ne hran meit huannadein
D'em Jesus zou rai bèl
Ne za d'em visitein.
Quèrhet, etc.

É garanté santel
Regresquou em inean,
Que ne zei d'em merhuel
Aveit monnèt d'èn neau.
Quèrhet, etc.

O curustèd hemb par!
Pegours vou er momand
Ma sebehet men dar,
Ma torrehet me hoant?
Querhet, etc.

Pliget guet-n-oh imbèr,
Salver carantéus,
Me zennein a visér
Eit bout guet-n-oh eurus!
Quèrhet, etc.
*Recueil Pourchasse.*

---

Ton : Air connu.

Guet hirreah, m'inean hou tesir,
O me Jesus, pegours e tehet-hui?
Bout hemb oh e zou he martir,
Deit, Jesus (*bis*), deit, soulaget-hi.

Me halon zou yein ha ponnér;
Jesus hemb oh, dihoust-on noz ha dé;
Hou presanç e hra guir duemdér,
Deit, Jesus (*bis*), reit-t'ein caranté.

Un avad-on fariet a bèl,
O bugul mat, laqueit mé én abri
Doh counar el louned cruel:
Deit, Jesus (*bis*), deit soulaget-hi.

Un dal-on, ém anquin me gri:
O me Salver! sellet-me guet truhé,
Mab de Zavid, mab de Vari,
Ma huélein (*bis*) guet deulegad er fé.

Ur hlan-on, men droug zou dalhabl;
Mæs guet ur gur hui e hel m'en guellat;
Hemb oh, hemb hou soign charitabl
Parrihue-on (*bis*) èm gloes ha huannad.

Peur-on, sceein e hran ar hou tor;
Hou pet truhé doh ol me feurante:
En nan ha sehed em devor,
Ah! reit t'ein (*bis*) reit hou charité.

Hui zou mem honheur véritabl,
Me ol zrezol ha consolation:
Me stad hemb oh zou miserabl,
Deit, Jesus (*bis*) é creis me halon.

N'en d'on quet dign, ô Doué santel,
De dostat d'oh, ah! n'er meritan quet!
Laret ur guir, hou conz e bel
Consolein (*bis*) un inean affliget.

Dé eurus, dé lan a zoustér,
Pe receuamb Jesus én hur halon;
Tnirreit dareu ne scuiller
Guet confort (*bis*) ha devotion.

*Recueil Pourchasse.*

---

Ton: Air connu.

O na hirret un noz! pegours é tei en dé?
Eit ma hein de receu Jesus me harante!
O na hirret un noz, etc.

Dihousq ha sâu me horv, damb de gavouêt Jesus;
Me gleu a men gulé é voeh carantéus.

Pegours é vein arrihue? ô hent, hirret ous-té!
Ar lein hou tivaskel, Æled mat, douguet-mé.

O me halon, digueor guet joé ha lehuiné;
Guèlet e hran anfin ty ha palæs men Doue!

O Ilis heniguet, hum zigueor, hum zigueor,
Aveit ma hein én ous de gavouet me zrezor!

È tonnét én hou ty, ô Mæstr a ol er hed,
M'hou salud, m'hou ç'ador a gorv hag a sperèd!

O Speredeu eurus, ol Sænt ha Santésed !
E zou én dro d'em Doue, m'hou salud guet respet !

O tabernacl santel, digueor, digueor arzé,
Eit ma huélein Jesus, eit ma huélein men Doué !

O Jesus, m'hou ç'hanau, dré zeulegad er fé,
Eit me mæstr ha Crouéour, me Salver ha men Doué !

Disposet me halon eid hou receu, men Doué ;
Reit t'ein fé, esperanç, crihueit me harante.

Deit enta, me ol vad, dischennet ém halon ;
A nehi aveit mad quemeret position.

*M. Nourri*

---

Ton : Chelenet ur Person.

A ziar en Autér
Jesus me harante
E zischennou imbèr
Eit rein d'ein er vuhe :
O momand desirabl !
O dé caer hag eurus !
O bonheur veritabl
Eid on receu Jesus !

ACT A FÉ.

Me grèd, ô me Salvér,
Rac ma hoès el laret,
É oh ar en Auter
Èn ur fæçon cubet,
Guet hou corv adorabl,
Hou coard hag hou ç'uean,
Doue ha den véritabl
Quer gùir avel én nean.

ACT A ADORATION.

M'hou cùél, ô Doue santel,
Guet deulegad er fe,
Mab en Tad éternel,
M'hou ç'ador el men Doué ;
Deustou d'en apparanç
Trompus ag er bara,
M'hou ç'hanàu beub doutanç
Eid er mæstr a bep tra.

ACT A HUMILITÉ.

O Doue lan a huissanç,
Ne mès groeit meit pehein,
Er chouge a hou presanç
Em laca de greinein ;
Mæs ne gav em miser
Gùir gonsolation,
Hui e bel guet ur guér
Preparein me halon.

ACT A CONTRITION.

Ah ! Jesus me Salvér,
Receuet en dareu
Ag ur galon tiner
Mehus a he fauteu :
Bermen me vou fidel,
Birhuiquin ne beheiu ;
Quentoh oul gueh merhuel
Aveid hou ç'offancein.

ACT A GARANTÉ.

Me halon dinatur
N'en dès chet hou càret ;
Mæs bimhue un tan pur
Én des ol me losquet.
Cresquet, ô Doué santel,
Cresquet me harante,
M'hou càrein guel arhuel
Epad ol mem buhe.

ACT A ZESIR.

Deit enta, me Salvér,
Ne hortet quet pélloh,
N'hellan hou tiover,
N'hellan bihuein hemb oh;
Hui e zou mem bihuanç,
Hui e zou mem buhé,
Hui vou me recompanç
Er baraouis un dé. J. G.

---

Ton : Air connu.

Deit, men Doué, deit; deit, me Salvér Jesus,
Deit é ereis me halon, guet-n-oh e vein enrus.

Bet hermen, ô men Doué, é on het fariet;
Donnét e hran hinihue aveit clasq en hent dret.

Receuet hou croaidur, ô Tad lan a druhé;
Sellet doh é zareu, ancoeheit e vuhé.

Hemh cess é huannadan, chairret-é me halon;
Hag hemh cess anquinet, ne houyan mèn é on.

Hui e huél, ô men Doué, er hoén e anduran;
Hui e hel guet ur guir soulagein me inean.

Permetiet t'ein hiniw tostat d'hou taul sacret,
Eit soulagein er hoén e santan ém sperèd.

Hosti santel ha pur, fournez a garanté;
Bara délicius, rantet t'ein er vuhé.

Peh honheur d'em inean hum sustantein guet Doué,
Ha torrein me sehèd er fetæn a vuhe.

Ya, Jesus ean-memb, ha nepas é figur,
E za er Sacremant de vout he magadur.

Me halon de Jesus e zou abéh gloestret,
Me halon dré Jesus e zou abéh losquet.

Rein e hran d'oh abéh aveid hou caranté,
Me horv ha me inean, me madeu ha buhé.

Hui e ra, ô men Doué, er marw d'er béherion,
Hag er vuhé d'en nemb hou càr a hur galon.

*Recueil Pourchasse.*

Ton · Air connu.

Eit m'inean pebèh bonheur,
Én dé ma receu Jesus !
O dé zou caer el en eur !
O dé caër, dé précius!
N'en de quet hemh quin un Æl
E za eit me visitein ,
Mæs Jesus, Doué éternel ,
E zischen eit chom guet-n-ein.

Quenteh e zorn charitabl
E zigueor trezor en nean ,
Ha guet madeu admirabl ,
E binhuiqua me inean ;
Ean hi chéris hag hi bâr ,
Hi er hàr guet joé ha grèd :
Commance e hra ar en doar
Tanhouat bonheur en Ælèd.

Hur baloneu e hum joént
Ha ne hrant mui meit unan ;
Me horv zou hoah ar en hent ,
Me sperèd e zou en nean ;
Me halon guet grèd d'arriw
E hra el lusqueu brassan ,
N'en dè quet me-é e viw ,
Mæs Jesus e vihue én-an.

O peh un debat hemb par
Étre on ha me Jesus !
M'er hàr hà Jesus em bâr ,
O moinand caer hag eurus !
Er memb carantè e abras
A bep-tu hur haloneu ,
Er memb carante e bass
A bep-tu d'hun ineaneu.

Pinhuiquet un avantage
Em bout Jesus ém halon ;
Guet en Ælèd me bartage

Ou honheur én ur fæçon !
Ind e zou én é bresanç
Hag er hontampl e én é hloër:
Ha me, me mès eit bihuanç
É Gorv, é Hoaid ém miser.

Ah! hourrusset ul langaj
E gleu guet-hou me iuean :
Eid on ha doh me limaj,
Me mès hou crouëet, em'ean ;
Me mès hou pihue hag hou conserv,
Me e en dès hou prenet :
Beah enta d'ein hemb reserv :
Me gâr eit ma veiu càret.

O Jesus, er güellan tad
E zou het, e vou james,
Pèl doh-oh n'hellan quet pad ;
Me halon e zou é gloès :
N'en dès nitra em houtant
Ag er péh zou ar en doar ;
Mæs p'en d'oh guet-n-ein me sant
Ur peah bag ur joé hemb par.

Pe hossédan hou presanç
Hà me hoantei hoah nitra ?
Me mès tout en abondanç,
Me mès er mæstr a heb-tra.
A me halon groeit hou tampl,
Reglet, commandet mou :
M'hou cheleu hag hou contampl,
Ah ! conzet ha me sentou.

Disquet hou lézen santel
D'hou servitour e cheleu ;
Grèd en dès de vout fidel,
É joé vou memb hou croëzieu :
Pe ret d'em mean douster,
Peah ha consolation,
Reit hoah chuê, me Salvér,
Courage ha nerh d'em halon.

Ne boulennan ar en doar
Meit bout guet-n-oh noz ha dé ;
Mar hou câran, hui em hâr
Hoah guet hrassoh caranté ;
Open ma oh mem bihuanç
Bet er fin a mem buhé,
Hui vou hoah me recompanç
Eid en ol éternité. *Rec. Pourchasse.*

---

Ton : O na hirret en noz.

M'hou talh, ó me Jesus. birhuiquin n'hou lausquein;
Ami mat ha fidel, m'hou cârou tré vihuein.
Doucet ur garante, ó Jesus, pebéh tan !
P'en d'oh quen douç amen, petra vehet en nean ?
Harpet-me, harpet-me, e han de vaganein ;
Guet joe n'hellan mui pad, n'hellan quet hum zalhein.
Na doucet ur momand ! men e on-me ? men Doué !
Mèn é ha me halon ? neigeal e hra d'en né !
Me Jesus e zou d'ein, ha me zou ol dehou :
N'en dá quet me e viw, ne vihuan meit én-hou.
Hum daul, cousq, me halon, ar galon te Jesus ;
Asten a hra é zorn, é vréh carantéus.
Deit ol, pohl ag en doar, deit, aperedeu eurua,
De buélét er græceu e hra d'ein me Jesus.
O Mari ! me halon e chervij de hule
D'er Mab e hoès douguet étre hou tigosté.
Pêlleit ol, pêlleit ol, trous ha saffar er hed :
Reposet ém halon, ó me ol eurustéd !
Deit guet n-ein, me Jesus, damb hun deu a costé :
Pêl doh er hed trompus, ne vou meit oh ha mé.
Conzet doh me halon, Jesus me haranté ;
Disquet, anseignet-mé d'hobér hou volanté.
Groeit, men Doué, ne glaaquein, groait ne gârein
meit oh ;
Ha ma vou noz ha dá ol me chongeu guet-n-oh.
Quenavou, me Jesus : e ha me horv d'er guér;
Mæs me halon e chom guet-n-oh ar en auter.

*M. Nourr.*

Ton : Air connu.

Er bed trompér, guet é zigueoreu caër,
E chongeou hoah e hellou me zrompein ;
Mæs m'en gouni n'en de quet e affær ;
N'en dougean quet, Jesus e zou guet-n-ein.

Hum laqueit ol, tud puissant ag en doar,
Ha complodet penaus me horromplein,
Groeit d'ein brezel, menacet guet counar :
N'hou tougean quet, Jesus e zou guet-n-ein.

Ag en ihuern dêt Satan en arrage,
Guet é ardeu d'assai me zourmantein ;
N'hellou jamæs discarrein me hourage :
N'en dougean quet, Jesus e zou guet-n-ein.

Dèt en ihuern, en aibr, eu doar, er mor,
Dènt guèh-t'er-huèh, pé d'un taul d'em spontein ;
Nag e tehe en abym de zigueor,
Ne zougean quet, Jesus e zou guet-n-ein.

O me Jesus ! ô me ol espérance !
Hui zou puissant aveit m'en goarantein :
En-oh hemb quin é ma me honfiance,
Me zouge un dra.... eun e mès a béhein.

*Recueil Pourchasse*

Ton : Air connu.

Ne gonzet quet mui d'ein a bligeadur er bed,
Ne gâran meit Jesus, ne gârein quin perpet :
Jesus,
Jesus me haranté,
Hag én noz hag én dé.

Me Jesus, hui zou douç ha hui zou truhéus ;
Me Jesus, hui zou mat, hui zou carantéus...
Jesus, etc.

O me Salvér Jesus, hui-é e zesiran,
Hui-é me haranté, én-oh é espéran :
Jesus, etc.

Bet bermen, ô Jesus, me mes hum abuset
Guet en treu ag en doar, en des bet m'en dallet.
Jesus, etc.

Mæs hinihue eit jamæs me ra d'oh me inean,
Me borv ha me madeu ; pligein d'oh e glasquan :
Jesus, etc.

Pligein d'oh er bed-men hemb quin e zesiran ;
Hou cârein a galon ér hed-men bag én nean :
Jesus, etc.

O pebéh madeleah, me Salvér beniguet,
En devout bet douguet er bouis a me fehèd !
Jesus, etc.

O pebéh caranté e hoès bet ém hevér,
En ur souffrein er marhue aveid on, me Salvér !
Jesus, etc.

Aveit m'en délivrein ag er flam éternel,
Hui e hoès anduret tourmauteu quer cruel :
Jesus, etc.

Oh na eahusset-é er pèhéd milliguèt,
E zou het caus de varw me Salver heniguèt !
Jesus, etc.

Red-é gober enta brézel continuel
Ér puar horn ag er bed de bep péhèd marhuel :
Jesus, etc.

Un anquin bras e mès em bout hou ç'offancet,
Me Jesus zou quer mat, quen dign de vout câret !
Jesus, etc.

Me hrata dré hou crœç, me Jesus, hum virét
Épad ol mem buhé doh peb droug ha péhèd :
Jesus, etc.

Sellet bermen doh-ein, me Jesus, guet truhé ;
Reit-t'ein græceu nerhus er rest a mem hubé,
Jesus, etc.

Me larou guet Sant Paul d'er péhour maleurus :
Milliguèt-vou mil guéh en nemb ne gâr Jesus :
Jesus, etc.

Aveid oh-hui hemb quin é tesiran bihuein,
Hou cârein ha merhuel, merhuel eid bou cârein :
Jesus, etc.

Na seùehet-on ér bed !.. m'hou corto guet hirreah,
O dé caer hag eurus, e zigueor ranteleah
Jesus, etc.

Revehet, me Jesus, ol un éternité,
Mélet, trugairequeit hag én doar hag en né :
Jesus, etc.

---

Ton : Omni die dic Mariæ.

Claaquet am boé
Me lehuné
Pèl doh-oh, ô Tad tinér,
Ha couchet-oen
Ér vrassan poén,
Én dristé hag ér misér.

Mæa hui e hoès
Gùelleit men gloès
Ha sellet doh men dareu,
Ha guet truhé
Doh me mé
Gùelleit e hoès d'em drougueu

Hui em fardon
Hag ém halou
Hui e bra hou tameuranç ;
Ém diovér
Hag ém misér
Hui hum ra d'ein eit bihuanç.

O me Salvér !
Péh un doustér
E santan-mé ém mean !
Hoah ar en doar
Ér vro a zar
Me danhoua bonheur en nean.

Trugairé d'oh
Ha mil bennoh,
O hui en Tad tinerran ;
Hou chervigein
Hag hou càrein
Muyoh-mui e zesiran.

Cresquet bamdé
Me haranté,
O me Zad, én hou ç'andred,
Bet que n'en d'ein
De hum hoalhein
Én nean én hou ç'eurustèd.

J. G.

---

Ton : Air connu — N° 28.

Mem bennoh de Jesus
En dé-men mil guéh eurus ! *bis.*

O hui Ælèd santel,
Mélet a vajesté,
Guet-n-ein d'é garanté
Rantet gloer eternel.
Mem bennoh, etc.

O Doué, Tad amiabl,
Doucet oh-hui doh-ein,
Hui e ven pardonnein
D'ein pehour miserabl.
Mem bennoh, etc.

Fariet-oen a bèl,
Mæs hemb dougein hou poén,
Hui em doug d'hou panden,
El ur bugul fidel.
Mem bennoh, etc.

Achibue-é me misér,
Me rangen zou torret,
Me foen zou tremeinet,
Dre hou cræç, me Salvér.
Mem bennoh, etc.

Médecinour abil,
Soignus ag hou re clan,
Ah ! guélleit e hoes bean
D'em mean lous ha vil.
Mem bennoh, etc.

Hoah open eit bihuanç,
Men Doué, hui hum ra d'ein,
Deustou ma ou indign
A vout hou tameuranç.
Mem bennoh, etc.

Hou madeleah em fress,
Me ra d'ob me halon ·
Ah ! me houversion
E zou labour hou cræç.
Mem bennoh, etc.

Doh ur vuhé santel,
Groeit ma talhein, men Doué,
Hag én éternité
M'hellou larèt ihuel.
Mem bennoh d'em Salvér
En dès m'en goleit a hloër. *bis.*

*M. Le Diot.*

## PROMESSEU ER VADIENT.

Ton : Quand l'eau sainte du Baptême.

A pe oéh én ouaid tiner
Ha ma ridas ar hou pen,
Dré vadeleah hou Salver,
En deur ag er vadient,
Quérent santel
Nezen eid oh e gonze ;
Mæs hui-memb hinthue en dé
Grateit ol bout de Zoué fidel.
O Tad santel,
Ni e zou hou pugalé,
Hag épad ol hur buhé
Ni e vou sentus ha fidel.

Én ur zonnet ar en doar,
Dré behed hun tad quetan,
Ne véritemb meit counar,
Nameit losquein guet Satan.
Tad adorabl,
Salvet e hoès hun inean,
Digueoret e hoès en nean
D'emb-ni, pêherion miserabl.
O Tad santel, etc.

Ar hur penneu criminel
Quenteh él m'en dès ridet

Deur er vadient santel ,
Hur stad trist zou bet changet ,
En Doué hur hâr
En dès boah hur hemeret
Eid é vugalé choéget ,
Dré ur vadeleah hemb hé far.
O Tad santel , etc.

Guet doucet ur hligeadur
Ne selloh hui , ô men Doué ,
Hun mesneu guen ha pur
Ha lan a hou carante !
Chonj divourabl !
Amzér rai vean tremeinet !
Dré hur goalh é oemb couéhet
Arre én ur stad miserabl.
O Tad santel , etc.

Guet ou fromesseu trompér
Er hig , en diaul hag er bed
En dès het , ô Tad tinér ,
Hur gouniet d'er péhèd ;
Mæs , Doué santel ,
Reit e hoès d'emb er pardon ;
Chom e bret én hur halon ,
D'oh é vehemb hermen fidel.
O Tad santel , etc.

Ten ardran , ô Lucifér ,
Guet ha vohanç bocennus ;
Quenavou d'id , bed trompér ,
Guet ha hligeadur méhus.
En aviel
E gondan hou faus joéieu
Hag ol hou pligeadurieu
Er pén dehuéhan zou marhuel.
O Tad santel , etc.

N'en dès bonheur veritabl
Meit doh hou chervij , men Doué ;
N'en dès pligeadur dalhabl
Nameit én hou carante :

Pegours en ær
Ma hellehemb, ô men Doue !
Hou càrein é lein en ne
Hag hon cuèlet é creia hou cloér.
O Tad santel, etc. J. G.

## EIL LODEN.

ER PÉH E ZELLAMB CREDEIN, RECEU, GOBÉR HA COULEN ÉN UR HÉLI CATECHIM GUÉNÉD.

## ER GUIRIONÉEU AG ER FÉ.

Ton : N° 20.

Credet é hès un Doué e hra er péh e gar,
En dès groeit a nitra hag en neau hag en doar,
E ma ha mat ha just hag e rei d'hun mcan
En ihuern mar d'omb fal, ha mar d'omb maden nean.

O men Doué, ni e grèd er guirionéeu-cé,
Mæs groeit m'ou hredehemb sonnoh pé son bamdé;
Collet-vou hemb arvar en nemb n'ou hredou quet
Hag en nemb ne vihuou reve m'ou d'ou credet.

Credet son ne hel bout nameit un Doué hemb quin
É zou bet a viscoah, e vou de virhuiquin;
É hès neoah é Doué tri person distinguet,
Rac d'en Ilis hur mam Doué en des en laret.

Credet en dès Mab Doue dischennet ag en nean
Eit dismant er pehed ha prenein hun ineau :
En dud bemb ur Salver idan sclavaj Satan,
E vebé guet justiç condannet ol d'en tan.

Gannet é a Vari dré hræce er Spered-glan,
Bihuet en dès ér bèd, ér beuranté vrassan ;
En un hobér er mad en dès bet tremeinet,
Hag aveid hur prenein ér groéz en dès marhuet.

Mæs touchand ar er marhue é tougas er victoèr
Hag a zeheu d'é Dad e vontas lan a hloèr ;
Un dé ni er güèlou é creis ur gogussen,
Aveit jugein en ol, ag en nean é ischen.

En Tad, drè é huissance, en dès bet hon crouéet,
Er Mab, en ur verhuel, en dès bet hou prenet,
Hag er Sperèd-Santel, guet é zonæzoneu,
E laca de vout just ha glan hur haloneu.

Pedet Doué a galon hag en noz hag èn dé,
Hemb é hræç ne hellamb mitra aveid en né ;
Guet Jesus drè Vari goulennet nerh, secour,
Doh er Sacremanteu hou pet liès recour.

Eid er pèhour hrassan é hes guet Doué pardon,
Distroeit enta doh-t-hou hinthue a huir galon ;
Covesseit hou fauteu guet er hrassan anquin
Ha doh en dangérieu pelleit de virhuiquin.

Eit cassat er pèhèd, chonget en droug e den,
Èn hou laca de gol en nean ur gouronen,
É vèrit èn ihuern er hrassan tourmanteu,
Ha deit doh troèd er Groèz de oulein hou fauteu.

Ér gommunion santel, eit mâguein hou c'iné,
En hum ra d'oh, corv, goaid, inean, divinité.
Aveit me credehet er hemèr eit hihuinæ,
Ean en hum guh idan un distèr apparanç.

Credet hoah én Ilis, pried càret Jesus,
Credet é ra deht bamdé græceu nerhus,
En en dès hi laquet étrè dorn er Pabèd,
É vou ean-memb guet-hi hetèr fin ag er bed.

Hon petchongeen dès Doué aveit hou hou crouéet,
É varhuehet quênt pèl hag é vehet juget ;
En neau pe en ihuern e vou hou tameurançç ;
Mæs, mar cherviget Doué, Doué vou hou recompanç.

J. G.

## MISTÉR EN DRINDÉD.

Ton : N° 20.

Credamb é hès un Doué, é hès un Doué hemb quin,
E zou bet a viscoah, e vou de virhuquin
Infin é peb tra, e hra er peh e gar,
En dès groeit a nitra hag en neàn hag en doar.

Credamb penaus henac n'en dès nameit un Doué
Ha n'hel hout meit ur mæstr ar en doar hag en né;
É hès neoah é Doué tri person distinguet,
Peré ne hrant ou zri nameit un Doue parfæt.

En Tad avel er Mab, avel er Sperèd-glan,
Unan el en aral e zou Doué peh-uuan;
Mæs en tri person-ze ne hrant nameit un Doué,
Ou dout e hrant ou zri er memb divinite.

Ou zri é mant ingal, Tad, Mah, Sperèd-Santel,
Hag ou zri ol-huissant hag ou zri éternel.
Credamb neoab é mant tri person distinguet,
En Tad a zoh er Mah, er Mah a zoh er Sprèd.

Gloër d'en Tad éternel en dès bet bur hrouéet,
Gloër de Jesus é Vab en dès bet hur prenet,
Gloer d'er Sperèd-Santel e scuil ar-n-amb græceu,
Eit rein nerh d'hur balon, sclærdér d'hur speredeu.
J. G.

## MISTÉR EN INCARNATION.

Ton : Conditor alme siderum, pe N° 70.

Me grèd en dès Doué dégasset
É Vab uniq a lein en nean
Aveit me zennein a hehéd
Hag aveit salvein me inean.

Me grèd en dès bet queméret
Corv hag inean él hur re-ni,
Ha me grèd e ma bet gannet
Ag ur Huérhies hanhuet Mari:

Me gred é Jesus diw natur,
Natur a zen, natur a Zoué ;
Mæs n'en dès én-hou a dra-sur
Meit ur person e zou Mab Doué.
Revou gloer d'oh é peb amzér,
Jesus Doue ha den ar un dro ;
Revou gloer d'oh, ô me Salvér,
Amen hag en neau hur gurr bro. J. G.

## MISTÉR ER REDAMPTION.

Ton, N° 20.

Me gréd é oemb cablus a faut hun tad quetan,
Anemiséd de Zoue ha sclavéd de Satan ;
N'hur hoe quin de hortoz, arlerh ur marw cruel,
Meit en ifnern sponlus, meit en tan éternel.

Me gred en dès Jesus, en pæein hun delé,
Distan colér é Dad ha digueor d'emb en ne,
Anduret ar er groéz er marhue en cohussan
Ha scuillet ag é Hoaid en dapen dehuehan.

Mæs revé mé ma den en dès Jesus marhuet,
Ha revé m'en de Doue en dès bet distaunet
Colér terribl é Dad ha doucett é justiç
Ha digueoret t'emb ol dorou er baraouis.

Marhuet e hoès enta, Jesus, eit me salvein,
N'en dès namert oh-hui e hel él-ec eurein ;
M'hou càrou, mé Jesus, ô Doue a garanté,
M'hou càrou a galon ér bed-men hag en né. J. G.

## EN ILIS.

Ton N° 20.

Me grèd en dès Jesus, eit salvein hun inean
Ha disquein d'emb perpet en hent e gass d'en nean,
Groeit é Ilis santel, e ma un assamblé
A fidélèd christen en des ol er mamb fé.

Me grèd e receuant er memb sacremanteu,
Ou des er memb lézen hag er memb devérieu;
E mant èl de Jesus, ha sentus ha fidel,
D'er pab, d'en escobed ou mistr spirituel.

Me grèd é ma atreauet er puar horn ag en doar,
Hac e leahou perpet Satan hag e gounar;
E vou Jesus guet-hi bet er fin ag er bed,
Elcé n'hellou fari na biquin bout trompet.

Me grèd ne vou, allas! meit er marhue éternel
Eid er ré zou ér mæz ag en Ilis santel,
Ha ne vou receuet guet Doué er baraouis
Meit en nemb e vihuou é ereden en Ilis.

Ilis santel, me mam, prièd Jesus me zad,
Quêntoh eit ma tei d'ein jamæs hou ç'ancoehat,
Rezei me zead èm bèg doh me stang de staguein,
Rezet doh me hoste men dorn mad de sehein. J. G.

---

## ER FINEU DEHUÉHAN.

Ton : № 171.

Chonget, christèn, é varhuehet un de,
É hei hou corv de vreinein ur bé,
Hag é ridet ag en ouaid tinerran
A baseu bras d'hou termén dehuéhan.

É quis ul lair er marhue hun zrahissou,
Ne houyamb quet pegours e arrihuou;
Ha doh-omb ol en ær e zou cuhet
Eit m'hum zalhou peb-unan preparet.

Quentéh ma vou, arierh poénieu calet,
A zoh hur horv hun inean dilouyet;
Quentéh, allas! hemh gortoz ur momand,
É vou galhuet guet Doué d'er jugemant.

Azé é vou dirac hun deulegad
Disoleit splann hag en droug hag er mad;
Pouiset e vou guet justiç hun œvreu,
Hur fallante avel hur vertuyeu.

Lon a justiç, mæs nezé hemb truhé,
Doué hur jugeou eid un éternité:
Ag en ær-zé douguet-vou hur santanç
Ha d'hi zorrein ne vou mui esperanç.

En dén cablus ag ur pebed marbuel
E vou taulet er poénieu éternel;
Deustou d'er chif, d'er hæ ha d'en anquin,
En tan vanjour ne varhuou birhuiquin.

Ha ni e bel hemb en donjanç vrassan
Hemb quin chongeal er maleur spontussan,
Ha chom hemb clah, dré er vrassan glabar,
Douçat hur juge ha distan é gounar.

En dén santel a yei neoah é peah
Étré divréh un Doué a vadeleah,
E recompang nezé guet larganté
Oi er poemeu andurel ér vuhé.

Trézein e hrei, gronnet oi e splandér,
Eit mont d'en nean, en œvr ag en amzér:
E creis er joé, é creis en eurustéd,
Doue a dorrou é nan hag é aéhéd.

Chongeamb liès él lehuiné hemb par
E hrata Doué de biw-benac er hér;
Labouramb ol aveid arrihua én nean,
Dougamb hur hroéz be salvamb hun inean.

J. G.

## AR ER MEMB TRA.

Ton : N° 17 pé 61.

Me houér ret-vou merhuel ha quentéh bout juget:
Red e vou quittat tout, larét adieu d'er bed;
Chairrein bun denlegad doh ol sclærdér en bed é,
Ha disehen én dondæd ag en éternité.

Mar dé spontus er marhue arlerh ur fal vuhé,
Hoah é vou spontussoh er peh e zei goudé:
Hur momend dehuéhan e douchou er momand
Ag un éternité a joé pé a dourmant.

Er momand-cé vou doue aveid un inean mat,
Er momand-cé vou rust eid ur pehour ingrat;
Gobéreu peb-unan hemb guin en heliou:
Doh ma veint droug pe mat, salvet pe dannet-vou.

Ha Doué, bemb bout güelet, e hrei dehou santein
Pouvoer e vejeste hag en droéd d'er jugein:
Quement-cé e vou groeit en ur berrig amzer,
Hag bun Doué zou presant ne vern méu é varbuer.

Doue memb d'en inean-ze ne bra quet mui d'antand
É ma Doue a zouster, un Tad mad ha pattant;
Mæs un Doué ol-buissant, mæs ur juge hemb truhe,
Hag e examinou pèn-d'er-ben he buhe.

Aveid un inean peur, eahusset ur momand!
Quittett hi des he horv guet gloès ha guet tourmant,
É tihouetdæd er marhue én un taul discarret,
Bleouahet hag cunus hemb assistance erbet.

Tout hi devou quitteit ba quitteit vou guet tout,
Pe vou laret: marhue é, a pe vou reit de hout
Er guevel d'he hereut, d'he amied souchet,
Ind e zei de buélet he horv deja yeinnet.

Lod e hélou hoah er horv-cé bet en doar,
E scuilou marteze ul lom benac a zar,
Pe guir, pé faus dareu; rac hessan en dud
Ne chongeant meit eu treu, eit rannein guet tabut.

O dehuehan momand, terribl eid en inean!...
Ar vorden en obun lausquet vou he hunan!
Quittett hi dou en doar, en nean vou hoah chairret!
Crial misericord: en amzer vou passet!

Guet er Sænt hag Æled n'en dé mui secouret;
Guet er Huerhiés Vari n'en de mui assistet;
Mar guellant hur secour a p'en d'omb é buhé,
N'on des chet de sellét ar jugemant un Doué.

En œvreu mad e hrer eid er ré tremeinet
E verra purgatoér er re zou poéniet;
Mæs en ol e pedeit eid unan criminel
N'er mireint quet a gouch én tourmant éternel.

Me hum gavou enta, ém momand dehuéhan ,
Dilausquet guet en ol, guet en doar hag en nean !
Mé ha me juge hemb quin, me juge hemb quin ha mé!
Mé hemb recour erbet, ha me juge hemb truhé !

Ol er péhig a vad em bou bet groeit ér bed
E gonzou aveid on pe zei d'ein bout juget ;
Ol en droug em bou groeit épad ol mem buhé
E gonzou inep t'ein e jugemant men Doué.

*Recueil Pourchasse.*

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : № 162.

Allas !
Péh un dristé
Zou ém iné,
Na péh un néhanç!
Allas !
Péh un dristé
Zou ém iné
Em spont noz ha dé.
De guetan
Pe oé me housianç
Gùen ha gian,
Me oé hemb doujanç.
Allas !
Anquin collet,
Bonheur passet,
Rai vean tremeinet.

Er marhue
Guet hèrr e za,
Tostat e hra,
É ha d'em diacar;
Er marhue
Guet hèrr e za,
Tostat e hra,
Ha m'er gùel deja.
Er bruel,
Guet ur grèd hemb par,
Ah m'er gùel
É croussein en doar !

O marhue
Déja t'em dalh,
Quer youank hoah,
Ha merhuel neoah.
Hirris ,
Hirris, péhour,
Un Doué vanjour
Vou juge hemb cartér.
Hirris ,
Hirris, péhour,
Un Doué vanjour
Vou juge hemb recour.
Ah ! dihun ,
Cleu é voueh ponnér
El gurun
E gorn én amzér ,
Hirris ,
Himhue en dé
Des dirac Doué
Vou juge hemb truhé.

Men Doué !
Ah ! ne huélan
Amen meit tan ,
Dareu hag arrage
Men Doué !
Ah ! ne huélan
Amen meit tan ,
En treu spontussan.

Ti Satan
Vou me héritage !
Ur yoh tan
E vou me fartage !
Men Doué !
Ah ! sihoah t'ein !
Perpet oulein
Ha perpet losquein.

Nean caer
E mès collet,
E mès güerbet
Eit treu quen distér !
Nean caer
E mès collet,
E mès güerbet,
Eit nitra troquet
Pe chongean
É ol ha zouster,
E santan
Muyoh me misér
Nean caer,
Me lehuiné,
Me harante
Collet eid on-me !

O hui,
Christén gredus,
Perpet joeius,
Lan a espéranç !
O hui,
Christén gredus,
Perpet joeius,
Ha me maleurus !
Mé me mès
Dré ziaboeissanç,
Eit jamæs
Collet m'innoçanç.

O hui
E vou eurus
En nean bourrus,
Ha mé maleurus.

Nepas :
Lan a visér
Hag en dangér
Me mès esperanç ;
Nepas :
Lan a viser
Hag en dangér,
Me gav ur Salver.
Pe oullan
Me mès confianç
É pèllan
Doh-on hou vanjanç ;
Nepas,
Oulein e hran,
Hoab e càran,
Eit mad e chanjan.

Jesus,
Joé me inean,
Bara en nean,
A galon m'hou càr,
Jesus,
Joé me inean,
Bara en nean,
Hui e zesiran
Pardon d'ein !
A zevri m'el lar,
Ne gàrein
Meit oh ar en doar.
Jesus,
Deit de hobér
É peb amzer
Me joe ha doustér. J. G.

## ER MARHUE.

Ton : 118

Pe vein marw, pe vein marw,
Peb tra e achibuou,
Hemb truhe, pe vein marw
Doue em jugeou.

Red-é merhuel, red-é merhuel,
Ag er bed red-é d'emb lemel ;
Doue memb en dès d'emb el laret :
De ol en dud merhuel zou ret.
Pe vein marw, etc.

Quer bean él ma bouhue ur boquet,
Buhé mab-dén e zou uset ;
Ne bra meit tremein ar er doar
Hag é ta er marw d'en discar.
Pe vein marw, etc.

Deit, péherion, tosteit d'er bé,
Deit d'interrein hou vanité ;
Azé ol en treu istimet
Guet-n-oh nezé vou diapriset.
Pe vein marw, etc.

Hui, tud carguet a vanité,
Petra-vou a hou prauité ?
Hou façhag hou corv dialihuet
E spontou memb hou ç'amièd.
Pe vein marw, etc.

Hui e goutant hou tesirieu,
Hui e gâr hou pligeadurieu ;
Mæs eid oh peb ur changemant
E brei er marw èn ur momant !
Pe vein marw, etc.

Quenavou d'er joé, d'en imbad,
D'en eur, d'en inour, d'er chervad,
En treu-ce ol e istimoh
Nezen é vou lamet guet-n-oh.
Pe vein marw, etc.

Quenavou, quérent, amièd,
Quenavou, bugale, pried !
Hou calon nezen hum cherrou,
Mæs en ol hou ç'abandonnou.
Pe vein marw, etc.

Pe vehé ret hinihua en dé
Monnèt dirao tribunal Doué ;
Pe zouguehé Doué hou ç'arrest ,
Pihue a han-oh e vehe prest ?
Pe vein marw , etc.

Ah ! guet eun a vout trahisset
Guet er marhue ér atad a hehéd ,
Ouilet guet quæ ha guet glahar
Étré ma oh hoah ar en doar.
Pe vein marw , etc. J. G.

---

## ER JUGEMANT.

Ton : Mar covesset erhat.

Spontusset ur momand eid un inean cahlus
Ha doh sclærdér un Doué an hum huél hemh escua;
Ar vorden en ahym é creinein guet dougeanç ,
Avel un tarh gurun e glen spia hé santanç.

Tehet , péllett doh-ein , hui , inean milliguét ,
D'en tan ag en ihuern a huerço preparet
D'en diaul , d'é gansorted , ha d'er ré criminel ,
Hou lod e vou guet-hai én ur flam éternel:

Chonge cahua ! ha penaus e mes-mé het hihuet
Én ur stad maleurus , hemh dougein er péhed ?
En termen e dosta, arrihue e hrei hemh pèl
Ma cleuein prononcein me santanç éternel.

Pèlleit, mar d'oh cahlus, e larou d'ein men Doué,
Pèlleit doh-ein , d'en tan eid un éternité.
Pèllat doh-oh , men Doué , hemh jamæs espéranç
É hellein joeissein a zoustér hou presanç !

Pèllat doh-oh , men Doué , eid oh é oen crouéet !
Ha n'em hanhuet hiniw meit inean milliguét !
Pèllat doh-oh , men Doué, péh ur santanç terribl !
D'en tan ag en ihuern ! ó tourmanteu horribl !

Blaouahusset urchonge! eurus hoah mar chongean
Aboel hermen dihoalh ne gouéhehé ar-n-an ;
Mar de cahus er chonge, en disparti cruel
E vou goah hag open en tourmant éternel.

Revehet, ô men Doué, mil gùéh trugairéqueit;
Ne fal quet d'oh me hol, hui e hoès m'en gorteit;
Mar chanjan a vuhé me mès hoah esperanç
Ne gouéhou quet ar-n-an er bouts a hou santanç.

Deustou ma vèrrtan bout milliguét guet-n-oh,
É on hoah ingorto a receu hou pennoh,
Ah! me chanjou agrén mem buhé miserabl
Ell ma cleuein guet-n-oh ur bouvi amiabl.

Deit, e larehet hui, deit, inean beniguet,
De bossedein el léh e zou d'oh preparet;
Bet en distérran tra é oh bet d'ein fidel,
Aveit hou recompanç deit d'er joé éternel.

O momand caër eid on! bout galhuet devat Doué!
Sur vein: pasaet vou tout, danger, trebil, tristé;
Feahet em bou er hed, ha feahet Lucifér,
Hag hum feahet mé-memb, na caërret ur victoër!

Pe vehé léh de chif é creis el lehuine,
Anquin vehé guet-n-eiu n'em behé em huhé
Groeit meit un nitraïg eit Doué é comparaj
Doh ur bonheur hemb fin e ra d'ein eit partaj.

Deit, inean beniguet, d'er joéieu ag en neau;
Téhet, pellent doh-ein, hui milliguét, d'en tan:
Chetui en diw santanç, ne veint jamæs chanjet;
Péhani e vou d'ein, allas! n'er gouyan quet.

Hui e ra d'ein de choége, ô men Doué truhéua,
Choége eahus mar groan fal, mar groan mad choége eurus!
D'ein-é sellét a dost, hum drompein zou calet; -
El lod muihan e varw, reve m'ou dea hihuet.

Penaus e vihuan-mé, penaus é ha guet-n-ein,
Mèn é ma me surté pe zehe er marw d'ein?
Me surté zou, men Doué, hou touster, hou truhé,
D'ein-é jugein n'en d'on meit ur yoh fallanté.

Me hum jugeou enta eit ne vein quet juget,
Ha mar hum gondannan ne vein quet condannet;
Ya me juge é on un inean miserabl,
Me hum gondann d'hobér ur bénigen dalhabl.

*Recueil Pourchasse.*

## ER JUGEMANT GENERAL.

Ton : N° 62.

Me gleu en trompet e cornal,
E gri : *ô tud varhue, ol sâuet !*
En un taul hè boeh ruat, él gurun é hrondal,
Dirac trôn hur Barnour e dolpou ol er bed.
Me gleu en trompet e cornal,
E gri : *ô tud varhue, ol sâuet !*
Me gleu un trompet quen terribl,
Ma hra d'en doar ol dassonein ;
Me gleu ur voéh quer spis, me gleu ur brud horribl,
E hra d'en nean, d'en doar ha d'en ihuern crenein.
Me gleu, etc.

Creinet, peherion criminel,
Creinet, preat-é Doué de zonnêt :
Ag é berh é hramb d'oh, tud cablus, er brézel ;
Ne vou quet pèl é tei, ha condannet vehet.
Creinet, etc.

Deit ol de gleuêt hou santanç ;
Hou Juj e zei én ur momand :
Caêr hou pou clah achap, ne vou mui retiranç :
Roue, pobl, bras ha bihan, deit ol d'er jugemant.
Deit ol, etc.

Ol Sænt, deit ag bou rang ihuél ;
Æled, hêliet er Barnour :
Deit, tan, gresil, brogon ha hui, tampest cruel ;
Sauet, splannet, losquet, punisset er pêhour.
Ol Sænt, etc.

Corveu, hum hroeit el a gommanç
Doh en ineneu-hont hou poé :
En nean pé en ihuern e vou hou demeurance :
De unan ag en neu é hehet ol guet-hai.
Corveu, etc.

Deit ol ag en abym horribl,
Deit ol, diauled guet hou ç'ardeu ;

Ar er ré zou dannet, groeit hermen hou possibl,
Eit jamæs ar nehai daatumet tourmanteu.
Deit ol, etc.

Dihoal doh ur momand quer garw,
Dihoal, ô péhour maleurus !
N'en dé quet cousquet-e, mæs deja é ma marw
En hani ne zihun guet un trous quen eahus.
Dihoal, etc.

Me gleu en trompet hag e lar :
Hum zalhet prest é peb momand ;
Hum juget, ha ouilet hou fauteu guet glahar,
Ha ne greinehet quet, pe zei er jugemant.
Me gleu, etc.

*Recueil Pourchasse*

---

## EN IHUERN.

Ton : № 55.

O incaneu maleurus,
E zou punisset guet Doué,
En ur bassefos eahus,
Épad un eternite,
Laret, laret d'emb-ni
Péh poénieu e souffret-hui ?

Hâ requis-é larèt t'oh !
Ne lehé quet Doué ean-memb
Cavêt ur boén calettoh
Eid en ham e ra d'emb.
Allas ! Allas !
Hun tourmanteu e zou bras.

Conzet, ô hui péherion,
En dès quittéit hou lezen ;
Conzet, ô blasfémerion,
Ha hui, ol tud digampen.
Laret, etc.

Péh un trezor s vangeanç
Dastumet ar hur penneu !
Bréh un Doué lan a buissanç
Hur flastr idan é dauleu.
Allas, etc.

O hui e gàré er bed
Guet é hloér hag mourieu,
Tremenet-ind él ur aquéd ;
Ne oent-ind trompereaheu ?
Laret, etc.

Dismantet-ind él moguéd,
Él en hunéeu trompér,
Hag e lam ag er spered
Quenteh el ma tihuner,
Allas, etc.

Hui péré, dré zeñrianç
Ha tauleu tead velimus,
E laque en innoçanç
De dremein hout cablus,
Laret, etc.

En airon, en œspigued
E rong, e rongou hemb fin,
Dré dourmanteu diremèd,
Hun teadeu de virhuiquin.
Allas, etc.

O paillardèd malèurus
Ne gàré meit el loustri,
Eid hou pligeadur mehus
É péh maleur é oh-hui ?
Laret, etc.

Eid ur hligeadur infam,
Aveid omb pebeh ur gloès !
É creis ur fournès a flam
Red-é losquein eit jamæs.
Allas, etc.

O hui ne venné jamæs
Pardonnein d'un anemis,
Él Jeaus-Chrouist ar er groéz,

Péh fréh e zoug hou maliç ?
Laret, etc.

N'hur boé biscoah pardonnet
Ar en doar d'un anemis ;
Doué ehué n'hur pardon quet
Hag ean hur sco guet justiç.
Allas ! etc.

Ha hui, tud a hourmandis,
En dés, dre hou corvadeu,
Ha dispriset en Ilis
Ha torret hé lézenneu,
Laret, etc.

Eid ur gourmandis méhus
Ne chom guet-n-emb mui ér fin
Meit nan ha séhéd poabus
E badou de virhuiquin.
Allas, etc. J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : N° 55.

Hui peré, dré gomplaisanç,
Eit gobér èl er réral,
E goucié hou couscianç
Guet quement a œvreu fal,
Laret, etc.

Rac m'hun nès clasquet pligein
D'en dud quéntoh eit de Zoué,
Ret vou d'emb guet-hai losquein
Épad un éternité.
Allas ! etc.

Hui, ineanen paressus,
E dremeine hou puhé
En arouaregueah méhus,
Hemb gobér nitra eit Doué,
Laret, etc.

O amzér eid omb collet,
Ha collet de virhuiquin :
Lusidandæd milliguet,
Caus oh amen d'hun anquin.
Allas ! etc.

Hui, bugalé hemb dougeanç
Ha dissent doh tad ha mam,
Donguet é bet hou santanç ;
Ha cavet oh-hui divlam ?
Laret, etc.

Dré hun disentereabeu,
Maleur bras hag hemb remèd !
Couchet-omb idan tauleu
Hag idan perh en diaulèd.
Allas ! etc.

Hui, tad ha mam dissourci,
E lausqué hou pugalé
De honnêt d'ou fantasi,
De vihuein d'ou liberté,
Laret, etc.

Losquet èl omb guet er flam,
Gronnet èl omb guet en tan ;
Iud e ra de dad ha mam
Er malloheu spontussan.
Allas ! etc.

O bui e daulé termén,
E horté a zé de zé,
Aveit gobér penigen
Bet er fin ag er vubé,
Laret, etc.

Ah ! rai bèl bun nès gorteit,
Marhuet bun nès ér péhèd ;
Un Doué just en dès hur acoeit :
Hur maleur zou hemb reméd.
Allas ! etc.

Hui, tud trompér e guhé,
Guet er méh, e covézion ;
Er péhedeu e buelé

Doué ean-memb en hou ealon ,
Laret , etc.

Ah ! miserabléd ma oemb !
Ne gomprenemb quet nezé
Ne chervigé nitra d'emb
Clah trompein en Eutru Doué.
Allas ! etc.

Tud hemb méh , guir Judaséd ,
E zé dré ur boq tromper ,
Guet ur galon ér pehéd ,
De drahissein hur Salver ,
Laret , etc.

Dre hur goal , Hosti santel ,
Mamen a hræce , a vubé ,
Hui zou deit de vout marhuel
Sihoah ! aveid hun ine.
Allas ! etc.

En ihuern é péhani
É tiscarg un Doué vangeour
E dauleu guet rustoni
Ar er miserabl péhour.
Laret , etc.

En tourmant poeniussen
Én ihuern eid en iné
N'en de quet losquein én tan ,
Mæs bout forbannet doh Doue.
Allas ! etc. J. G.

---

## EN IHUERN.

Ton Nos 128 , 129, *pe* ton Quelven.

Dischennamb ol , christenion , én ihuern de huélèt
Poenieu eri ha spontus en ineaneu dannet ,
E zou , dré goler hun Doné , dalhet e creis en tan ,
Rac n'ou des chet bet mirèt lézen Doue ér bed-man.

En ihuern zou un toul dôn ha lan a dihoeldæd ;
Ur hueh couchet en toul-ze , ér mæz mui n'en dér quet :

En noreu zou bet charret ha mouraillet guet Doué ;
N'ou digueorou birhuiquin : collet-é en alhué.

Ur forn gòret ér bed-men n'en dé nameit moguéd
É quevér en tan e losq en ineaneu dannet.
Gùel-vehé bout ér forn-zé tré ma padou er bed ,
Eit bout abarh en ihuern un ær hemb quin losquet.

Hudal e hrant a bouis-pèn , avel chàsa counaret ;
Ne bouyant peh leh hum droein , peb léh é mant losquet:
En tan zou ar ou fenneu , en tan zou idan d'hai :
En tan-zé perpet padus , e sàu a hep coste.

Er mab e grog én é dad , hag er verh en hé mam ;
Guet mil malloh ind ou stlejj dré nu bleàu creis er flam :
Malloh d'id , mam didalvé , en dès bet hur gannet !
Malloh d'id , tad didalvé , pèn-caus ma omb dannet !

Tra hirrissus ! ou hrohen hag ou hig vou ronguet
Guet bêg en airon eabus ha guet dent en diaulèd.
Hag én tan é vou taulet nu hig hag ou isquern ,
Avéit màguein en tan-flam é forn bras en ihuern.

Goude ma vezeint losquet un berradig én tan ,
É veint taulet én ul lèn lau a scorn guet Satan ;
Ag el lèn-cé barh en tan é veint arre taulet :
Deh bag hinihue hag arboah , ne vou arsàu erbet.

Er ré dannet e nuilnu , hag e nûilou guet gloès :
Truhé , ô men Doué , truhé , ni hou pèd dré hon croéz !
Allas , col e hrant ou foén ! rac tré ma padnu Doue ,
Padein e hrei en ihuern hag nu anquin ehué !

Quer berhuidant vou en tan ou rostou én ihuern ,
Ma tei er méi de verhuein pèn-d'er-bèn d'ou isquern.
A pe houlenneint truhé , sèl-mui é veint goasquet ;
Caer ou devezou hudal , losquet e veint perpet.

En tan-zé e zou huéhet dré gounar rust hun Doué :
O tra souéhus ! ean e losq hemb lemel er vuhe !
Birhuiquin ne vou mauguet , birhuiquin ne varhuou :
Guet corveu er ré dannet Satan en astisou.

*M. Le Joubioux.*

---

## AR ER PURGATOÉR.

Ton : Me gav hir en amzér, *pe* Oulet, men deulegad.

Hou pet truhé doh-omb , hui ahoel amièd ,
Rac dorn en Eutru Doué ar-n'amb en dès pouiset.
Reit, ó men Doué, repos ha splandér éternel,
D'hun amièd e souffr èn ou frison tihouel.

Hui e hoès hur hàrt a pe oemh é huhé,
Bermen ma omh ér boén, cresquet hou caranté.
Reit, etc.
Hur pehedeu hun dalh awen pél doh en nean ;
Pél doh Doué zou hemb quin lebuiné hun inean.
Reit, etc.
Él en eur er fournez, én tan é omb purget
Ag en ol péhedeu en dés hur houciet.
Reit, etc.
Ah ! caer hun nès criel, Doué n'bur cheleu quet
mui ;
N'hun nes enta recour quin nameit doh-oh-hui.
Reit, etc.
Peden, yun, alezon, œvreu mad, overen,
Zou receuet guet Doué aveid hur pénigen.
Reit, etc.
A pe vehemb en nean, étal en Eutru Doué,
Aveid oh, amied, ni er pedou bamdé.
Reit, etc. J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : Nos 65 pé 166.

Christenion hun amiéd,
É omb er purgatoér dolhet,
Hag a huerço goal dilézet,
Ni hou supli, hur secouret.
Quehet ma oemb bet é buhé,
Doh-oh hun nès bet caranté ;
Bermen doh-omb ingrat ne vet,
Ni hou supli, hur secouret.
Hun tourmanteu e zou brassoh
Aveit ma fehemb larét t'oh :
É omb é poénieu calet,
Ni hou supli, hur secouret.
Étré ma oh coutant, joéius,
É omb én ur stad truhéus,
Hemb arsàu losquet, tourmantet,
Ni hou supli, hur secouret.

A hep-tu d'omb n'en dès meit tan,
Tan diarhlue, dianeu tan;
En é greis é omb arriet,
Ni hou supli, hur secouret.

N'hellamb quet dré hur pedenneu
Bihannat tam hur poenieu;
Na Doué doh-emb ne cheleu quet:
Ni hou supli, hur secouret.

De goutantein justiç un Doué,
Aveid omb-ni pedet hanidé;
Dré alezon, mar hur hàret:
Ni hou supli, hur secouret.

Eid omb laqueit overenneu,
Aveid omb hoah groeit yuneu;
Hag e quement ma bellehet,
Ni hou supli, hur secouret.

A pe vehemb diboéniet,
Ni e chongeou en-oh perpet;
Ah! dre druhe, hun amied,
Ni hou supli, hur secouret.

Diboéniet enta, mem bredér,
Incaneu queah er purgatoér:
Doh-oh binibué ou dès recour,
Hui hemb quin e hel ou secour.

Doh-t-hai enta ne veh quet cri,
Christenion, ni hou supli;
Brassan alezon zou ér bed
Zou secour er ré tremeinet. *Rec. Pourchasse.*

---

DESIR AG EN NEAN.

Ton : N° 159.

O ty men Doué, palæs lan a splander,
O haraouis, ô quer a lehuiné!
Pegours en ær?
Pegours en dé?
Ma vein én-oh, faç-oh-faç guet men Doué,
Hag e tanhouat azé ol e zouster!

En hou palæs n'en dès nitra d'andur,
Ha ne gaver guet-n-oh-hui, ó men Doue!
Nameit joe pur
Ha lehuine.
Ha hui hum blij neoah guet larganté,
É cresquein hoah bamde ou fìgeadur.
Hoah ar en heut, e creis ur vro barbar,
Pêl doh men Done, ne bran meit huannadein,
Nameit scuil dar,
Nameit creinein;
Eun bras e mes, allas! a hum zannein,
Ha ne gavan meit misér ar en doar.
Cannet, e lar en anemis cruel,
Sehet hou tar, arsåuet a oullein;
Mæs, Doué santel,
Penaus cannein?
Quer pêl doh-oh, penaus bout hemb creinein?
Penaus cârein ur vubé criminel?
Palæs men Doué, tabernacl adorabl,
Mar ancoéhan jamæs hou prauité,
Bréh miserabl,
Doh me hoste
Chomet sehet hemb boulgeal noz ha dé;
Stag doh me stang, ó tead abominabl!
O me incan, ne gollamb quet couraj,
Er palæs-ce hag ol e lehuine
Vou hur partaj
Eit mad un dé;
Brér de Jesus, me zou cronidur de Zoué,
É dy enta e vou me heritaj. J. G.

---

## AR ER BARAOUIS.

Ton. N° 129.

| | |
|---|---|
| O mi zou hoah ar en doar | O ra doucet ur bonheur! |
| Er brézel ha tristé, | Caérret compagnoneah! |
| Sehamb el himihue hun dar | Aze, ó me incin peur! |
| Aveit chongeal én né. | É cavchet er peah. |

Azé jamæs ne santér
Hoant, na nan, na sébed,
Nag aneouit, na tuèmder,
Na dougeanç, na clinhuèd;
Aze, speredeu eurus,
Doué memb én é balæs
Doh droug gueté vréh nerbus
Hou courant de jamæs.
Aze ar é amied
Doue e scul hemb mesur
Un torrand a eurustèd,
Ur mor a bligeadur,

Aveid un éternité
Doué a zou ou bihuanç,
Ean-memb zou ou lebuiné,
Ean-memb ou recompanç.
Drest er Sænt hag en Æléd,
Guet ur voéh en douçan,
Eid inourein en Drindèd,
Mari e gasse er han;
Bourrusset ur mélodi!
Doucet ul lebuiné!
O pegours é vehemb-ni
Én hou palæs, men Doué!

J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : Air connu.

A greis hou joé ha gloer,
O Sænt, laret d'emb-ni,
Eit pris a hou victoer
Peh bonheur e hoès-hui?
Hur bonheur zou hemb par
Ha n'bellér quet larèt
Peh bonheur e brepar
Hun Doué d'e amièd.
Mar dé quen admirabl
Hou pouheur dirac Doué,
Discoeit mar d'oh capabl
Lod a hou lebuine.
Biscoah nitra hanval
Lagad n'en des gùélet,
Biscoah nitra ingal
Scoharn n'en des cleuet.
Laret aboel peh gloer
En dès hou vertuyeu,
Ma n'bellet larèt sclær
Petra-é hou joéieu.
Hemb droug hag hemb dougeanç
Guelèt ha càrein Doué,
Adorein é buissanç,
Chetu hul lebuiné.
Hui peré guet couraj
Zou marbuet eid er fe,
Petra-e hou partaj
Eid hou fidélite?

Ol curunet a hloër
Arlerh hur bout souffret,
Ni e gan ol victoër
Jesus Salvér er bed.
Hui, doctored santel,
En dès quement gouyet:
Ar er gloër éternel,
Hà hui zou bum drompet?
N'en dé quet comparabl
Ol er peh e laremb
Doh en treu admirabl
E zisco hun Doué d'emb.
Hui, hermitèd santel,
Hag énep d'hou corveu
Santelemant cruel,
Petra-e hou joéieu?
E léh hun ol misér
Hag hur penigenneu,
Ur mor a joé tinér
E boalh hur haloneu.
Hui, gùerhiésèd santel,
Ha pur dirac Jesus,
Goudé hout bet fidel
Hà hui e zou eurus?
Ni zou rac ma omb pur
Er re dostan de Zoue,
Hag én hur pligeadur
E huél é vajesté.

Hui péré ël Lazar
E zou bet rebutet
Ètal dor en avar,
Hag hou nan zou torret ?
É omb bamdé doh taul
Hun Doué, Crouéour er bed,
En avar én un taul
Én ihuern zou couéhet.
Hui péré guet glabar
E oulas er pehed,
Hà chanjet-e hou tar
Én ur gûir eurustèd ?
Guet un dorn charitabl
Hun dareu zou sèhet,
Hag én ur joé dalbahl
Hun anquin zou changet.
Mæs, péguehet amzér
É padou hou joéieu ?
Hàg ean ou mesurer
Doh ma oe hou poénieu ?

Bèr-é bet hur souffranç,
Rac Doué memb ou berré;
Mæs eid hur recompanç
Jamæs fin n'hi devé.
Er peh em disconfort,
Ne huelan meit dangér,
Henteu zou a bep sort
Ha pehani quemer ?
Mar de hou chonge arriw
Ér joéieu éternel,
D'hou corv étré ma viw
Groeit hemb arsau brézel.
Mæs ni e gav diæz
Castiein hur horveu ;
Tinér-ind doh er gloès,
Ind e scùeh ér poénieu.
Mar douget rai er boén
E andur hou corveu,
Sellet doh en termén
Hou cassou d'er joéieu.

*Recueil Pourchasse.*

---

## AR EN TAIR VERTU THOLOGAL.

### ER FÉ.

Ton : Me fartage vou en nean.

Plèg, ô m'inean, d'er fe,
Tàu, me ræson distér,
Doué n'en de quet trompér,
Doué zou er hurioné.
Plèg, etc.
Doué memb en dès conzet,
Ha me ræson e lar
Credein hag hemb arvar
Er péh en dès laret.
Doué memb, etc.
Mab Doué deit d'hur salvein
E vihuas ar en doar,
É viracleu hemb par
E bras bean hanauein
Mab Doué.

Er gueih Apostolèd,
Hemb argand na pouvoër,
En dès streàuet é bloer
Ér puar horn ag er bed.
Er gueih, etc.
Ah ! pihue e gredein-mé,
Mar d'on hoah én arvar
A fæd er péh e lar
Tud e varhue eid er fé.
Ah ! pihue, etc.
Deustou d'en tirantèd,
Deustou d'er marw cruel,
Er gristenion fidel
É garg neoah er bed,
Deustou, etc.

Er bed convertiaaet,
Deustou d'ol ou bounar,
Zou ur miracl hemb par,
Er brassan vou gùelet
Er bed, etc.

Jesus en des laret
É vou é peb amzér
Guet é briëd tinér
En ilis beniguet.
Jesus, etc. J. G.

---

## EN ESPÉRANÇ.

Memb ton

Én-oh é espéran,
O Doue lan a zoustér !
A greis men diovér,
Ei en tad tinérran,
Én-oh, etc.

Én-oh e esperan ;
Hou madeleah hemb par
E hra d'en nemb hou càr
Ol er madeu caerran,
Én-oh, etc.

Én-oh é espéran,
Eit goarn en innoçanç,
Me gavou assistanç
Guet-n-oh mar hou pedan.
Én-oh, etc.

Én-oh é espéran ;
Deustou ma on pehour
Doh-oh em bou recour,
Pardon e houlennan.
Én-oh, etc.

Én-oh e espéran
Memb é creis me souffranç ;
N'en dé quet dré vangeanç
Men Doue e scoet ar-n-an.
Én-oh, etc.

Én-oh é esperan ;
Hou cræç, ô me Salvér !
E feah er bed tromper
Hag ol ardeu Satan.
Én-oh, etc.

Én-oh e espéran,
Me Salvér adorabl,
Eit m'inean miserabl
E ra er bris caërran.
Én-oh, etc.

Én-oh e esperan,
Tennet-mé, Doue santel,
D'er bonheur éternel,
Gùerço en er gortan.
Én-oh, etc. J. G.

---

## ER GARANTÉ.

Ton : Cheleuet ur Person

Hui e hoès, ô men Doué, a nitra me zennet,
Dré vadeleah hemb quin hui e hoès me hroueet ;
Pihue enta e gârein, de bihue é hrein inour,
Doh pihue é sentein-me nameit doh me hroueour ?

Hui e hoès, ô men Doué, m'en groeit doh hou limaj,
Mar hou càran erhat, hui e vou me fartaj ;
A p'en d'on hou croaidur hag héritour d'hou cloër,
Me zeli hou cârein, ô Tad mat ha tinér !

Hemb oh n'hellan bihuein en distérran amzér ;
Hemb oh en hum gollein ag er betan dangér ;
Hui em goarn, em honserv, jamæs n'em dilausquet,
Ha me croaidur ingrat, me n'hou càreben quet !

Avel ma chongo ur vam bamdé én hé broaidur,
El-cé é ret ehue bamdé d'ein mâgadur ;
Ha n'hou càrehen quet, ô Tad mat ha tinér !
Em màg guet largante é creis men diovér !

Dre behed malcurus Adam, hun tad quetan,
A pe oemb ol cablus hag idan perh Satan,
Hui e hoès rett hou Mab aveid hun délivrein,
N en de azé erhoalh eit gobér hou càrein.

Hou Mab en dès eid on souffret er marw criban,
Ha scuillet ag e hoaid en dapen dehuéhan ;
Ha me, pehour digas, mé ne gârehen quet
Un Doué quer mat en dès er hetan me bâret !

Bamdé guet madeleah é ret a lein en nean
Ol er peh zou requis d'em horv ha d'em inean,
Ha ne gâreben quet un Doué larganteus,
E scuil ar-n-an bamde madeu quer précius !

Laret e mès men gnir ha dob t-hou é talhein,
Quêntoh merbuel mil gueh eit chom hemb hou càrein :
M'hou càrou ar en doar, ô Doué a garanté,
Ha m'hou càrou en nean eid en eternité ! J. G.

---

## ER PÉHEDEU.

### ER PEHÉD ORIGINEL.

Ton : N° 20, *pe* Mar covesset erhat.

Arlerh en dout crouect dré é hellet hemb par,
Ha guet ur guir bemb quin hag en nean hag en doar,
Anfin doh é limage ha doh é borteled,
Doué e grouéas mab-dén eit bout roué ag er bed.

Mab-dén e oé eurus er stad a innoçanç ;
E inean oé é peah hag é gorv hemb souffranç ;
Ar ol é zobérieu Doué memb e ébuéhe,
Hag el lonned criban doh e voéh e sentê.

Neoah Doué el laças én ul léh douç ha clear,
Én ur jardrin hanhuet hâraouis ag en doar ;
Aze hur hetan tad e huél er gué caerran,
Hag e gav a hep-tu er freh er ré huécean :
Daibret a ol er fréh e zou amen er gué,
Ne zihuennan doh-oh, emé en Eutru Doue,
Nameit freh er huéen ag er faus ahiltaed,
Mar daibret a nehi hemb manq é varhuehet.
Satan, er serpant couh, perpet tan a ivi,
E zaa de gavouet Ev hag e laras dehi :
Nag é taibrehoh-hui ag er fréh dihuennet,
Ne hoès chet de zougein ha ne varhuehet quet.
Mar daibret ag er fréh e zihuennér doh-oh,
Hui e vou el Doueed, hui e vou abilloh ;
Quenteh é tigueorou neze hou teulegad,
Hag é hanauehet en droug a zoh er mad.
Ev trompet e aentas doh er aperéd treitour,
Hag e dorras hemb meh gourhemén hé Krouéour ;
Hi e daulas he dorn ar er fréh dihuennet,
E zaibras hag e ras de zaibrein d'hé friéd.
Digueor e hraa, güir-é, quenteh ou deulegad,
Hag ind e hanauas en droug a zoh er mad ;
Ind e huelas er mad ou doé, allas ! collet,
Hag en drougueu hemb par en ou doé méritet.
Rac ma hoea, eme Doue, torret men gourhemén
É aentein doh Satan, chetu hou pénigen :
En doar vou milliguét, ha mar vennet hihuein,
Ret e vou labourat ha ret e vou huisein.
Un ael e searh er mæz hun tad ha mam quetan,
Ha guet ur hlean e splan avel ur goahad tan,
E hoarn en or doh-t-hai eit n'en dent quet en dro,
Ha d'ou jardrin hourrus e larant quenavo.
Er hoên hag el lahour, en nan hag er sehed,
Er yainnion, en tuemdér e za quentéh ér bed :
Ol en dud e varhuou e creis er souffranceu,
Eit monnèt de losquein é creis en tourmanteu.
Adam hur hetaa tad ha ni é vugalé
Ne ventemb enta nameit cotér un Doué ;
Mæa, dré e vadeleah, Doué e léh hum vangein
E bratas a neze é Vab eid hur salvein. J. G.

## EN DROUG AG ER PÉHÉD MARHUEL.

Memb ton.

O péhéd maleurus, pèn-caus ol en drouguen,
Te ra er marw d'er horv, te lah en incaneu;
Jamæs er marw spontus ne vehé deit er bed,
Pe n'en debé mab-den commettet er péhéd.

Te lam, péhéd marhuel, guet-n-emb caranté Doué,
Te hra d'hun inesn col he nerh hag he buhé;
Ha ma ne reparamb drè zareu hun offanç,
N'hun nès quin de hortoz aberh Doué meit vangeanç.

Quênt ma oemb péherion, ni hur boè en inour
A vout guir vugalé de Zoue zou hur hrouéour;
Mæs, ô péhéd marhuel, hun anemis brassan,
Te hes groeit a han-emb bugale de Satan.

Crouéet e oemb guet Doue svelt monnèt d'en nean,
Ha Jesus ar er groëz e brenas hun inean;
Ni hun nès é pehem collet hun heritaj,
Ha birhuiquin en nean ne hel bout hur partaj.

En ol œvreu santel groeit epad hur buhé,
Dré er péhéd marhuel zou collet dirac Doué:
Goleit a fallanté hag hemb œvreu santel
Penaus bout receuet ér joéleu eternel?

Hs n'hur behé-ni groeit meit ur péhéd marhuel,
É vehemb condaonet d'er maleur éternel.
Ouilamb enta bamdé hur fauteu guet glahar,
Hag un Doue truhéus e sellou doh hun dar. J. G.

---

### ER PÉHÉD VÉNIEL.

Memb ton.

Er pèhéd véniel ne lah quet en inean;
Doh en nemb er hommet ne chair quet dor en nean;
Neoah péllamb doh-t-hou guet en hirris brassan.
Dougeamb él er vocen er péhéd distérran.

Ur pêhed ne gredemb ne oé meit veniel,
A pe seller a dost e zou hes marhuel ;
Red-é enta dihoel guet er hrassan sonrei
Doh ol er pêhedeu, ma ne vennamb fari.

Er pêhed véniel de Zoue e hra offanç,
E huéh a damigueu en tan ag é vangeanç ;
Un Doué tair guêh santel, er vamen a hurtæd,
Ne hel jamæs andur en distérran pehêd.

Er péhéd véniel doh-omb e bella Doué,
É garante doh-omb e yein a zé de zé ;
Goannat e hrer perpet, hag ér pén dehuéhan
En hum gaver louyet é hameu Satan.

Ma ne vennamb enta couéh ér fauteu hrassan,
Diboallamb guet ehueh doh er ré distérran ;
Rac a nebedigueu er péhed veniel
Hur has hemb ne chongeamb bet er péhéd marhuel.

J. G

## AR ER SEIH PÊHED CAPITAL.

### EN ORGUEIL.

Memb ton.

Bout e zou seih péhéd e hanhuér capital,
Rac a nehai é ta er péhedeu aral ;
Peb christén e zell, ma ne ven coi en nean,
Doh er péhedeu-cé goarantein é inean.

En orgueil maleurus, pén-caus ag er péhed,
Ag en nean én ibuern e daulas en Æléd ,
Hag e lacas mab-dén de gol é lehuine ,
Rac ma vennas-donnét de vout ingal doh Doué.

Er péhéd a orgueil , péhêd mignon Satan,
E hra credein é vér guel aveid en nessan ;
Un orgueillus hum sau a galon , a sperêd ,
Ha n'en dé meit misér , peurauté ha pehéd.

Doué ne hel quet cârein ur galon orgueillus ;
Ean hi sel guet hirris él un dra dongerus ;

Mæs mar guél ur galon lan a humilité
É scuil guet pligeadur én-hi é garanté.

Et feahein en orgueil, ag er gloer ihuellan
Hur Salver e choégeas ér bed er stad peurran ;
Quemeramb enta acur ar é humilité,
Mar vennamb bout câret hag mouret guet Doué.

J. G.

---

## EN AVARICE.

Memb ton.

En avarica e zou ur garanté rai vras
Dob en eur, en argand, doh er madeu e baa ;
Un avar ne labour meit de dolpein madau,
Ha ne chonj noz ha dé meit a gresquein é dreu.

Quêntoh aveit dispign ur blanc nag un dinér,
Un avar e chomou én dristan diovér ;
Lies en er guélér, guet er madeu brassan,
Gronnet a billotau, e tûein guet en nan.

Un avar ne chonj quet a salvein é inean ;
Staguet-é doh en doar, ne sel jamæs en nean :
En eur hag en argand e zou é lehuiné,
É galon zou guet-hai ha nepas guet é Zoué.

Guet eun a vihannat é dreu hag é drezor,
Doh er peur en dès nan é ma chairret é zor ;
Ag en dir calettan é ma groeit é galon,
Hag é zorn ne bou quet gobér en alézon.

Un avar e rapin a glei hag a zéheu,
Calz ne vern aveit-hou penaus tolpein maden ;
Mar da treu en nessan ur huéh én é drezor,
Mont e bra d'en ihuern quêntoh eid ou daccor,

Doh en treu ag en doar distaguamb bur balon ;
Reve m'bun nes en tu groamb d'er peur alézon ;
Hag ell madeu distér en hur bou dispriset
Ni vou de virhuiquin én naan recompancet.   J. G.

EN BAILLARDIGUEAH.

Memb ton.

Er pèhed bocennus ag er baillardigueah
E laca calz a dud de gol er santeleah ;
Ha quen hirrissus é mé ma ur meh clenét
É misq en dud santel conz ag er baillardéd.

Chongeal guet phgeadur en treu er ré loussan,
Desirein pé gober en œvreu méhussan,
Càrein er peh e zou contrellan d'er burtæd,
Chetu penaus é peh er ré zou paillardéd.

Speréd er heih paillard hemb cess e dihoella,
É gas doh er pèhed de ha dé e bonnna ;
Doh goleuen er fé é chair é zeulegad,
Ha ne houér mui difforh en droug a zoh er mad.

É gâlon ahurtet bamdé e galetta,
Havni é doh en dir, ne cheleu doh nitra ,
Na doh boéh é gousciang, na memb doh boéh é Zoué ,
Ne chonge é nitra quin meit én é fallanté.

Imbèr é ta dehou ancoéhat é Groueour ,
Ha ne zoug mui de Zoué na respet nag mour ;
De vitin ha de noz ne lar mui a beden
Ha n'en dès mui nitra ag ur vuhé christén.

Elcé er heih paillard , betag er gouboni ,
E vihue en e hehèd, e varhue én e loustri ;
Dihoallamb a youancq doh er pehèd méhus ,
Ma ne venuamb hur bout ur marw quer maleurus.

J. G.

EN IVI.

Memb ton.

En nemb e houyehé ol en droug diremæd
En dès groeit en ivi hag e hra hoah ér bed,
É bellehé doh-t-hou guet en hirris brassan,
Él ma téhér é raug el lon velimussan.

En nemb zon gounlet é galon d'en ivi,
N'en dés nameit anquin, ne gav meit melconi;
Lehuiné er rèral e zou eit-bon béhus,
N'hel guélet ou bonbeur hemb n'en dé maleurus.

En ivi guèbaral en dés douguet Satan
De durul é misér hun tad ha mam quetan,
Ha buébet é calon Caïn, quetan multrér,
En bardéhtæd cruel de rein er marw d'é vrér.

En dén santel Jojeb, guèrhet dré é vredér,
Jesus dré er Juived tachet ar er balvér,
Ha caïz a dorfæteu ag er ré eahnssan
E zou fréb en ivi, péhèd càret Satan.

Mar vennamb enta bout memb ér bed-men eurus,
Dihoallamb guet sourci ne vehemb ivius:
Ouilamb guet bur bredér p'ou guelamb én driaté,
Hag a p'en dint eurus en hum daulamb d'er joé.
J. G.

---

ER GOURMANDIS.

Memb ton.

Er gourmandis e zou lacat é bligeadur
En daibrein hag ivèt ba liès hemb mesur;
Ur gourmand zou hanval doh ul ion hemb ræson,
Ha guet e gorv e ma é chonge hag é galon.

Er gourmand e zou memb goah aveid el lonnéd;
Arlerh m'ou dés torret ou nan bag ou sebéd,
El lonnéd brutallan e houi hum goutantein,
Mæs er gourmand liès ne houi quet bum volein.

Guélet er beib lvraign astennet ér vouillen,
Ol goleit a loustri ag en treid bet er pèn,
Ha hui e hanauou é ma er gourmandéd
Cand guéh disprisaploh memb aveid el lonnéd.

É déad e zou foénbuet, é sèl e zou béhus,
É zivar e zou manq, é stad e zou méhus;
E banal memb e daul ur vlas voèr ba ponnér,
Ha peb-unan doh-t-hou e bella guet donger.

Mæs en ivraignereah. méhus eid er hautrèd,
E zou hoah méhussoh cand guéh eid er merhèd;
Chongeal bemh quin é hès é misq er gristenion
Merhèd quen digampen e hra droug d'er galon.

Bèh réglet a vihan ha pélleit guet hirria
Doh er gompagnoueah taulet d'er gourmandis,
Ma ne vennet imber col inour hag inean,
Ha chairrein eit jamæs doh-oh doreu en nean. J. G.

---

## En GOLÉR.

Memb ton

Er péhèd a golér e zou un dérision,
Ur herw goaid hag e sau èn ün taul ér galon,
Pèhani e laca eid en dra distérran
Mab-den hès de gouèh ér gounar eahussan.

Ul lion én'arfleu e rong hag e zispen,
Èlcé én é golér e ma ehue mah dén;
Nitra n'hel en arrest na discar é gounar,
Ha ne zouj mui hanni, nag en nean nag en doar.

É face e zou pourpret, é zivès e chumen,
É vleàu él aerpanted e hirris ar e hen,
É zeulegad e aplann avel diw goahad tan,
Hag é vampreu e grein avel guet en derhian,

E gonzeu e zou huerhue ha luèm ha velimus,
Ne gleuér mui guet-hou meit blasfemeu eahus;
En dispeah, en disput, er vrassan anjulieu
E zou frèh er golér guet calz a hroçæsieu.

Mar vennet hum salvein, é ma ret, christenion,
Pèllat doh er golér ha hout douce a galon.
En nemh e gàr er peah e salvou é inean,
Mæs en dèn colerus doh-t-hou e chair en nean.

J. G.

### ER PARÉS.

Memb ton.

Er péhèd a barés zou un dihoust ponnér
E hra de gatz a dud dilézel ou devér ;
Ha quêntoh eit quemér er boen en distérran ,
Er paressus e chom én diover brassan.

Èt m'en déa Doué croucét er pisk aveit neanual ,
Én aibr ag en amzér en einèd eit neigeal ,
Élcen en dès croucét mab-dén eit labourat ,
Ha n'en devou bibuanç ma ne labour erhat.

En ham ne ven quet labourat na poénicin ,
Revé en Apostol , ne vérit quet bihuein;
Dihoallamb ol enta doh el lizidantèd
Ma ne vennamb dischen én dônnan ézeuèd.

Drest peb-tra feahamb ol en dihoustedigueah
Ag er péh e sel Doue hag hur salvedigueah :
Rac mar de dehet conservein hur borveu ,
Debettoh-é boah salvein bun ineaneu.

Ne zougeamb quet er boén én ur ebervigein Doué,
Chongeamb é ma ur mæstr carguet a larganté ;
Chongeamb é vou ean-memb recompance en inean
En devou ar en doar souffret aveid en nean. J. G.

---

### ER SACREMANTEU.

Ton N° 20 ; *pé* Mar covesset erhat.

Me grèd en dès Jesus , hemb quin dré vadeleab ,
Laqueit seib sacremant eid hur salvedigueah ,
Eit lemel er péhèd , eit rein d'emb é hræceu,
Ha ne dennant ou nerb meit ag e vériteu.

Lod , él er bénigen , e lam er péhedeu ,
Lod arall e gresqua græç Doué ér haloneu ;
Goaid hur Salvér Jesus én ur gouéh én iné
Hi golh hag hi laca de vout caret guet Doué.

Revou de virhuiquin mil bennoh da Jesus
En dès reit d'Ilis remædeu quen nerhua,
Aveid hun dilouyein a rangenneu Satan
Ha scuil en hur halon er garanté douçan. J. G.

---

### ER VADIENT.

Memb ton.

Me grèd á omb het ol conceuet ér pèhèd
Hag é oemb ol cablus en ur zonnèt ér bed ,
Bugale a goler, idan bìlt Satan ,
Ha n'hur boe de hortoz ag é berh meit an tan.
Mæs ag er pehèd-cé , pehèd orignel ,
M'incan zou bet golhet ér vadient santel ;
A groaidur de Satan é on croaidur de Zoué,
A groaidur a goler, croaidur a garante.
A p'en d'oh hou croaidur, ó Tad a vadeleah ,
Me hratta d'oh dihuan perpet hou ranteleah ,
Hac hemb dougein nitra, pas memb er marw crian,
Gober brèzel d'er bed, d'er hig ha de Satan. J. G.

---

### ER CONFIRMATION.

Memb ton.

Er vadient hur groa guir vugalé de Zoué
Ha d'en Ilis santel , hèritèrion d'en ne ;
Mæs, sihoah d'emb I goann-omb ha carguet a visér,
Hag ér bed ne gavamb a hep-tu meit danger.
Er confirmation zou bet institutet
Eit ma vehemb hardeh, avel guir soudardéd,
D'hobér brèzel d'er bed, d'er hig ha de Satan,
Ha de zoug er victoer dré nerh er Sperèd-glan.
Béemh enta courajus de ansaucin er fé
Nag é vehe ret t'emb eit-hi col er vuhe ,
Ha dihoallamb jamæs, én ur chervij Jesus,
A zougein disprisance er heherion goapus. J. G.

ER SACREMANT AG EN AUTÆR.

Memb ton.

Me grèd en dès Jesus, en noz memb quênt merbuel,
Groeit ag é Gorv eid omb ur vâgadur santel,
E ma ér sacremant ba guir dén ba gùir Doué
Aveid bur bonfortein ba mâguein hun iné.

Me grèd hoah en hum offr bamdé ar en autær
Er stad é péhani é oé ar er baivér,
El un bosti santel, guet ol é houheu,
Eit m'bur bou guet e Dad pardon ag bur fauteu.

Deustou m'en dès en dud bou staguet dob er groéz
Hag hou laqueit d'er marbue é creis er vrassan gloéz;
Eit ne vehemb quet bet neoab énevaded,
Vennet e hoès, Tad mad, chom én hur misq perpet.

Sacremant adorabl, guir vamen a vuhé,
Ne gavér ar en doar meit en-oh lebuiné:
Jesus én-oh cuhet zou biniw mem bibuanç,
Revou, bemb bout cubet, un de me recompanç. J. G.

ER SACREMANT A BÉNIGEN.

Memb ton.

Arlerh er vadiènt é oemb pur ha santel;
Mæs, quênt pèl conciet dré er péhed marhuel,
Ni hur boé hum daulet é hameu Satan,
Ha ne véritemb mui meit er poénieu brassan.

Me grèd en dès Jesus eid omb instituet
Ur sacremant e zou er bénigen banbuet;
Aveit m'bur bebe bet guet é Dad er pardon
Ag er péhedeu groeit ag en ouaid a ræson.

Me grèd é ma requis d'en ol eid er receu,
Mar dès tu d'er gober, covessat er fauteu,
Guet en anquin brassan, ur guir gontrition,
Hag ahoel en desir d'hobér satisfaction.

Mil bennoh de Jesus ! hemb d'bou é oemb coflet
É creis en boulenneu ag ur mor counaret ;
Mæa é creis en danger é chom er benigen ,
Ei, guet en dud a vor , én naufrage, ur blanquen.
J. G.

---

## EN NUÉEN.

Memb ton.

Me grèd é tehér en nuéen d'er ré clan
E huéler é tostat d'ou zermeu dehuéhan ,
Eit soulagein ou horv , eit crihuat ou iné,
Hag eid ou bonfortein én ou stad a dristé.

En nuéen e achiw golhein en ineaneu
Ha restage er pehèd , ha memb er péhedeu
Ne vehent quet bet hoah lamet ag er galon ,
En nuéen ou effaç guet er gontrition.

En nuéen e secour én termén dehuéhan
D'hobér brézel d'er bed , d'er big ha de Satan ,
E ra d'emb confiance én ur momand quer garw ,
Ha nerh d'hum hoarantein doh er spont ag er marw.

En nuéen e huella hur horveu a glinhued ,
Pe juge en Eutru Doué é ma mat er yehed ,
Ha de gresquein é hloer ha de rein d'er ré clan
Amzér de veritein er recompanç caerran.

Reit-t'emb oi, ô men Doué! quênt rantein hun inean
Ha quittat er bed-men aveit monnét d'en nean ,
Er bonheur de receu en nuéen ér stad vat,
Aveit ma yebemb pur dirac hou teulegad. J. G.

---

## EN EURH.

Memb ton.

Er sacremant a eurh zou bet instituet
Aveit consacrein tud a berh Jesus choéget ,
Hag aveit rein debai oi er hræceu requis
Aveit derbel e léh ha condui en ilis.

Êlcen é vou perpet predéguet é lézen,
Ér puar horn ag er bed laret en overen,
Reit er sacremanteu ha discoeit bent an nean
De biw-benac en dès sourci ag é inean.

Trugairé d'oh, Jesus, hou pout institnet
Er sacremant a eurh, aveit ma vou perpet
Buguhon d'hur bondui beta n'en dei en dé
Ma vehemb en abri guet-n-ob e leu en né.

Groeit enta ma vehemb ol fidel a galon
Da cheleuêt perpet doh boeh hur bugulion:
Hui a lar, èn ur gonz ag en dud e ilis,
Piw-benac hou coapa, em goapa, em diapris. J. G.

## ER BRIÉOEREAH.

Memb ton.

Doué an dès, ait poblein hag an doar hag en né,
Hag eit feahein er marhua e sco é vugalé,
Idan er bodeu cloar a jardrin en Eden,
Vennat gobér ean-memb er guetan ereden.

Hs Jesus en dès bet vannet dré vadeleah
Gober ur sacremant sg er briedereah,
Aveit aantefiein ol en alliancen
Groeit ravé el lézen étre er priédeu.

Er sscremant e rs dehai græceu requis
Aveit bibuein santel, gouni er barsouis,
Hum gârein revé Doué, goarn étre-z-hai er peah,
Dessau ou bugalé ér fé a gristeneah.

Laqueit, ó me Salvér, er peah ér ménsgeu,
Streânet bou caranté é misq er priédeu,
Aveit ma câreint Doué ha m'hum gâreint perpet,
Él me câret hui-memb en lés hou priéd. J. G.

## ER BEDEN.

Ton: N° 52.

Hemb græce ha secour Doué
N'en d'omb meit peurion,
Hag er peur e houlen baude
Guet er pinbuiq en alézon.

Peur omb, ô me inean ;
Laramb enta de Zoue :
Hun Tad, péhani zou én nean,
Hou pet chonge a hou pugalé.

Rein e hramb mil bennoh
D'hou ç'hanw douce ha santel ;
Rezei hoah de vout sanlelloh
Dré hur buhé perpet fidel.

Hui zou en Doué a beab,
Ni e hra d'oh un tron ;
Sauet enta hou ranteleah
Én diabarb a hur halon.

Vennein e hramb gobér
Perpet hou volanté ;
Perac, ô men Doué, ne sentér
Querceloua ar en doar èl én né?

Hun Tad e zou én nean,
Ni zou hon pugalé,
D'hur horv enta èl d'hun inean
Reit ou mâgadur a hep dé.

Avel ma pardonnamb
D'en ol ou offanceu,
Guet-n-oh ehué é houlennamb
Er pardon a hur péhedeu.

Er bed, er hîg, Satan
E ven bur bol bamdé,
E omb én dangérieu hrassan,
Goarnet-ni épad hur huhé.

Ha hui, ô mam tinér,
Guérhiès glan ha divlam,
A p'en d'oh Mam Jesus hur brér,
Hui zou enta ehué hur mam.

Salud enta, Mari,
Mari, lan a hræceu,
En Eutru Doué zou guet-n-oh bui ;
Dré z-oh é ra d'emb é vadeu.

Hui e zou beniguet
Adreat ol er groagué ;

Ha Doué en dès bet hou sàuet
D'er rang ibuellan ag en ne.

Beniguet-é Jésus ,
Er Mab e hoes douguet ;
É ma ar un tron liguernus ,
A zeheu d'é Dad azeet.

Mam de Zoué , perpet glan ,
Mari douce a galon ,
Bermen hag én ær debuéban ,
Pedet aveit omb péherion. J. G.

## AR ER MEMB TRA.

Ton : N° 70.

O Crouéour en nean hag en doar !
O men Doué , a galon m'hou câr ,
Ha me gred hou cathuein me Zad ,
Ruc ma oh mat.

Hou ç'banw santel revou mélet ,
Mélet ér puar horn ag er bed !
Guet gréd me rehé mem buhe
Eid oh , men Doué.

Perac , men Doué , n'en d'oh càret
Guet en ol dud e hoès croueet ,
Càret ar en doar el én nean
Guet peb-unan.

Me ven laret , a p'em bou joé ,
Mil gueh , ô men Doue , trugaré !
Mar em bé poén , me véiou boah
Hou madeleah.

Bamdé bui e ra d'en einèd ,
Doué truhéus , bamdé ou boéd !
Ah ! bamdé , reit-t'ein me ebué
Boéd , ô men Doue !

Eit me borv boéd e houlennan ;
Mæs drest peb tra boed d'em inean ;

Gouleanein e hran hou cârein
Tré ma vihuein.

Hag en devehé me nessan
Me zrezet él léb tinérran,
Dehou, ô men Doué, me bardon
A greis calon.

Pe zei en diaul guet é ardeu
Eit ma louyein én e laceu,
Doh peb droug, Doué a garanté,
Ah! goarnet-mé.

*M. Le Joubioux.*

## TAIRVÈD LODEN.

DOUÉ MÊLET ÉN É ŒVREU, SANTIMANTEU A CONVERSION HAG A ZEVOTION.

### MÊLEIN DOUÉ

DRÉ EN ARBEN AG EN TREU CROUÉET.

Ton . Nº 109

Eînedigueu, cannet puissanç
Un Doué quer mat, croueour er hed :
Laret é teli bout câret,
Perpet dre hréferanç.

Æstig, idan hou podig cloar,
Laret m'er bâr hag en dasson,
Idan er hoéd hag ér hanton ,
E respondou, m'er bâr.

Dispar ba canvus truhunal,
Mélet Doué, rac nitra douçoh :
Me zeh huannadein él-oh ,
Mæs n'en d'on quet fidel.

Abuélig cloar, amzér bourrabl,
Glaoügueu douç ha glouéhen flour,
Mèlet ol hou Toué, hou Croueour,
Partout quen admirabl,
Ér pradeu glas, én un dremén,
Rioleonig aclær, melet Doué,
Avel-oh é ridamh hamdé
D'hun dehuéhan termén.
Peh-tra er parqueu e bourfit:
Amen me huél bleu, me huél fréh;
Me lar guet anquin ha guet meh:
Me chom mé hemb mérit.
Me huél ur hoquet é sehuel,
Én un dé é couéh hag é houiw,
Quenteh él d'hou, marcé hiniw,
E vou ret d'ein merhuel.
Mor furius, abym horribl,
Hui em disq de zougein men Doué,
Él-oh, én é goler ehue,
É ma un Doué terribl.
Brogon, gurun, barnan tihouél,
Annoncet pouvoér hou Croueour,
E hel dismantein er péhour,
Él er peudr én ahuel.
Aben d'er monné, riviér,
E laren ém hourage un dé,
Mar da'mui d'ein offancein Doué,
Retornet guet hou hér.
Ah! riviér, montet a bress,
Ridet d'er vamen e guittet;
D'em gur en e mes hean manquet,
Péhein e hran hemb cess.
Él ur harhue e glasq en deur cloar,
Aveit hum soulagein d'en han,
Elcé, men Doué, hou clasq e hran,
Soulaget men glahar.
Mèlet Doué, loér, stiréd ha hiaul,
Mèlet Doue, ha doar hag einéd,

Mêlet Doué, ha mor ha piskéd,
Mélamb-ean ol d'un taul.
Hui zou, ô Doué, m'ol espéranç,
Deustou ma on croaidur ingrat;
Pehour-on, mæs hui zou me Zad,
Racce me ol flanç. *Rec. Pourchasse.*

## EN INEAN

PÊL DOH COMPAGNONEAH EN DUD, HUM SAU TREMA DOUÉ.

Ton. Nos 78, 106, 107.

Léh a surtô d'en innoçanç,
Mæzeu caer, parqueu, pradeu flour,
Melamb madeleah ha puissanç
Hun Doue, hur mæstr hag hur hrouéour.
Ean e hra d'er hiaut-men sehuel
Hag ou goarnis guet mil boquet:
Pihue é el hhuour hag e hel
Gober un dablen quer parfæt?

Amen tranquil a gousclanç,
En un deserh groeit eit plijein,
Me chervij men Doue hemb nébanç,
Ne chongean meit ag er hârein.

Doh troëd ur huéen youanq ha fresq,
Me scrihuas déb: me gâr men Doué;
Bamdé er huéen-ce e gresq,
Me harantè e gresq ehué.

En hiaul e ra d'emb ol splandèr
Ha tuémdèr d'en éd de gresquein;
Doué e ra d'em speréd sclærdér,
D'em halon tuémdèr d'er hârein.

D'en nehué-han, guet pligeadur,
Me huél guet er glouëh ag en nean
É tigueor ros ha guen ba pur,
Revou guen ha pur me inean!

Einedigueu, mêlet puissanç
Hur Hrouéour én hou melodi:

M'hou cheleu perpet hemb dougeanç ;
N'en dès chet droug én hou can hui.
Er guérèn a p'ou zracassér
E biq ha memb e lausq ou flèm ;
Faus joeieu a p'hou quemérér
Ne lausquet meit rebreicheu luém.
Rioleunig, bamdé te gresq ,
En ur ridèc guet men dareu ;
Allas ! ha gamdroieu em desq
D'em bout quæ a me fal droieu. *R. Pourchasse.*

---

## EN TREU CROUÉET HUN DOUG DE ZOUÉ.

Ton : Nos 52, 53, 54.

Amen pêl doh en trous
Ha doh saffar er bed ,
Er mæzeu caer em disq querclous
Él en abitan Doctored.
En doar ne ra bihuanç
Ma ne vè labouret :
N'em bou ebué me recompanç
Meit revè m'em bou poémet.
Labour bag apertis ,
Er guérèn a vitin
Em dihun bag em avertis
De chongeal ér madeu divin.
Ur boéhig e avanç ,
Hemb clasq er boquetteu :
Perac ridèc d'em deverranç
Ha lezel men devérieu ?
En devénd e aboéis
Doh boeb er vuguhon :
Perac d'er rè em avertis
N'aboeissehen-mé a galon ?
Er gué bras én abuél ,
A bep tu zou fouettet :
Couéh e rein mar sàuan ihuél :
Surrob vou ur vertu cubet.

En deliàu-rid e greaq
Hag e atag doh er gùé :
Él deliau, fragil-on ha bresq
Ma n'hum zalhan staguet doh Doué.
En dasson em respond
Ér hoèd a p'er galhuan :
Doué em galbue ha liès ér fond
Ne hran quet seblant é cleuan.
Er boquetteu e sau
Hag e sèh én un dé :
Allas! ne vihuein quet attàu,
Peh pas e verra mem buhé.
O! en einèd e gan
Mélodi d'ou Hrouèour ;
Hag er grèd ou dès em hondan
Ma ne hran toul èn é inour.
Tout enta eid bou cloer,
O Doué a garanté !
Poén, lahour, fatig ha misér,
Bermen hag épad mem buhé.
Carnet-on d'en tuémdér
Idan en hiaul d'en han ;
Mæs goah en dès het me Salvér,
Ha goah mil gueh e véritan.
Crisset-on guet er frim
Hag er scorn d'er gouyan ;
Mæs cablus a hep sorte crim ,
Goah mil gùeh hoah e véritan.

*Recueil Pourchasse.*

---

## SANTIMANTEU A GONVERSION.

Ton : N° 86.

Doué offancet dré vil follcah
É vèrit é vangeanç ,
E za ean-memb d'offrein er peah
D'er péhour en offanç.

Croaidur ingrat, te hra hemb méh
D'ha dad brézel cruel ;
Ha dad e har er seah a gouéh
Ar ha bèn criminel.
Ean e souffr hur fauteu brassan,
E huannad ar hur houst :
N'hel quet ancoéhat hun inean
Na pe quer kir é coust ;
É creis hur hrassan disordreu,
Ean e glèm hur misér,
Hag un dapen a hun dareu
É zislan é goler.
Él un tad mat, péhour calet,
Hoah én ha ç'avertis,
Sèl, em'ean, en tan allumet
Éid ous dré me justiç.
Ma n'hellès sellèt hemb creinein
Tan quen épouvantabl,
Choaj ne faulou eid er mouguein
Meit dareu véritabl.
Mar fal d'id disrmein é vréh
Hag arrest é vangeanç,
Dès, hum daul doh é dreid guet méh,
Guet quæ ha confianç.
Ma n'hellès ingulein erhat
Doh ha faut ha hlahar,
Ean e gaigeou ett ha nettat
É hoaid pur guet ha zar.
Pourfit ag e hoaid précius,
En llis en accord :
En dé-men zou eid ous eurus,
Dé a visericord ;
Hanàu é hra dré vadeleah
Er guetan en avanç :
Pé retorn, pe vangeanç ha seah,
Ne hès quin retiranç.
Er gurun e gorn ar ha hèn,
Ah ! péhour hum aprest,

Guet chif, anquin ha pénigen,
Eid assai en arreat ;
Dès, ha covessa peb pêhèd,
Guet glahar véritabl,
Ne scoei quet un inean golhet
Én é hoaid adorabl.
Couéh e brès dré ha fal deicheu
É liameu cruel,
Ha ne gavès ér fal joéieu,
Meit gloès continuel ;
En imur, er vod hag er bed
E dfomp guet ou douster,
Hag ur huéh m'ou dès gouniet
Ind e zalh é misér.
Er faus joéieu e bresantant
Zou ur pussun sontil ;
Er haloneu p'ou hemérant
Ne vent jamæs tranquil ;
Ou havein e hrèr de guetau
Quen douce avel er mel ;
Mæs, allas ! ér fin dehuéhan
Ou doustér zou marhuel.
Dès, péhour, ha retorn de Zoué,
Tosta guet confianç :
É zoru e asten guet truhé
Eit rein d'id assistanç :
Renonci a grén d'er péhèd,
É anemis cruel,
Pardonnet-vei ha conduyet
D'er bonheur éternel. *Rec. Pourchasse.*

---

## DEVIS ÉTRÉ JESUS HAG EN INEAN.

Ton : N° 56.

*Jesus.*

Bet pegourcc, inean dissent
E resistei-te hemb méh ?
Hag attau é vei-té nænt
Doh en douster a mem boéh ?

*En inean.*

N'hellan quet torrein a hèr
Me liameu clommet mat ;
Guet truhé doh me misér ,
Men Doué, gorteit un herrad.

*Jesus.*

M'ha soñt a bêl-amzer
D'hum zacor d'em baranté ,
Ha te zisprîs men douster
E teren a ze de ze.

*En inean.*

Em bout e hran plijeadur
É hélï men goal deicheu ;
Ha me hum bîge é andur
Er bouis a me rangenneu.

*Jesus.*

Te gâr hemb méh ha selavaj ,
Ha te gav caèr hum zallein ,
Hemb sellêt en avantaj
E gavér doh me hârein.

*En inean.*

Ya , quement-cé e zou guir
Ha guet meh en er guelan :
Hou cârein zou men desir ,
Neoah er boen e zougean.

*Jesus.*

Hâ perac dougein er boen ?
Douge a la fin me holér ;
Douge, en un durul termen
Ne scuéhehe men douster.

*En inean.*

Er bed zou lan a zouster,
Ean e hra me lehuiné ;
Mar er huittan , me Salvér ,
Ne gavein nameit tristé.

*Jesus.*

Ne huelès-té ar ha goust
Péh quen trompus-é er bed,
Ha hoah péh quer kir é coust
Er folleah ag er péhed !

*En inean.*

Er joé n'en de quet dalhabl,
Mæs vat e hra d'em balon ;
Ha ma n'en de veritabl,
A pe mès-ean coutant-on.

*Jesus.*

O dalledigueah hemb par !
Un inean crouéet eit Doue,
Ha ne gav meit er en doar
Hé joé hag he lehuine !

*En inean.*

Penaus vou d'ein hum ziloui
A lacen me fallanté ?
Secouret-me, m'hou suplı,
Ha reit nerh d'em volante.

*Jesus.*

- Ya, inean é glahar,
M'ha secourou mar carès
Quitat faus joéieu en doar
Ha me hârein de jamæs.

*En inean.*

O faus joéieu ag en doar,
Quenavo d'oh e laran ;
Me gârou en Doue em hâr,
Birhuiquin n'en n'ancoehan. *R. Pourchasse.*

---

## DOUÉ E GOUVI ER PÉHOUR
### D'HUM CONVERTISSEIN.

Ton : Reviens, pécheur

Distro doh-on, bamde en ha calhuan,
Distro, péhour, doh en tad tinerran ;
Doh ha Grouéour, ha Salver hag ha Zoué,
Doh er vamen ag er guir lehuine.

N'en d'ous-te seneh é chervigein er bed ?
Ean e hratta ha joe hag eurusted .
Ha ne gavès, sihoah, guet en tromper,
E leh er joé meit er vrassan miser.

Er fous joéieu e dremein él ur squéd
Hag e vadeu hum zistreah el mogued ,
Ha ne lausquant er galon het er fid ,
Nameit er meh hag er vrassan anquin.

Me huel t'incan couciet d'er pehed
Ha deit de vout logeris en diaulcd :
É ma er spont hag en de hag en noz,
Hemb n'hel cavouet er peah hag er repoz.

En hum lmerhet hi des d'em anemis ,
Hag hi e grein guet eun a me justiç :
Hi er gouï reih , servitérion Satan .
Arlerh er marhue, e vou losquet en tan.

Guelet e hra Satan étal é zor ,
Hag en ihuern aveit-hi e tigueor :
Guelet e hra poenieu er re dannet ,
Hag én ihuern ul léh eit-hi goarnet.

Quitta , pehour, ur stad quer malenrus ,
Cheleu doh boéh un tad carantéus ,
Doh ha Groueour, ha Salver hag ha Zoué ,
Doh er vamen ag er guir lehuiné. J. G.

---

## AVISEU EIT RETORN DE ZOUÉ.

Ton : N° 57.

Mal bras-é d'oh , péhour,
Distroein doh hou Croueour (*bis*).
Mal bras-é d'oh , péhour ,
Distroein doh hou Croueour (*bis*).

Hemb asten termen davantaj ,
Deit hum rantet de Zoué , hou Tad ,
E ven hou tennein a sclavaj ,
Mar sentet hoah a galon vat.
Mal bras-é d'oh , etc.

Eid ur bligeadur miserabl
E heller cavouêt é péhein ,
N'en de ur folleah véritabl
Troem cain de Zoue eid hum zanein !
Mal bras-é d'oh , etc.

Doué , bermen mæstr ha mat ha douç ,
E vou quênt pêl juj hemb truhé ;
Peh hardéhted euta em pouss
D'en offancein elce bamdé ?
Mal bras-e d'oh , etc.

Hanàuet hou folleah hemb par ,
Troeit cain anfin d'hou fal deicheu ;
Ouilet guet anquin ha glahar
Ha dirac Doué hou péhedeu.
Mal bras-é d'oh , etc.

Doh ur vuhe lous hag infâm
Bet bermen mar e hoes dalhet ,
Dangér e hoes a goueh ér flam ;
Mæs , ó folleah ! ne chonget quet.
Mal bras é, etc.

Ér stad quen trist m'hum gav hiniw
Hou ç'incan peur dign a druhe ,
Seblantein e hra hoah bout biw ;
Mæs marhue-oh guerço dirac Doué.
Mal bras-é d'oh , etc.

Méritein e hra hou malç
Er vrassan punitioneu :
Ha , ma ne changet , é justiç
Quênt pêl hou mâlou a dauleu.
Mal bras-é d'oh , etc.

Sammet ma oh a bep sort crim ,
Pe laquehé fin d'hou puhe ,
Ne gouéhehoh-hui en abim
Aveid ol un éternité ?
Mal bras-é d'oh , etc.

Penaus bout él-cé hemb dougeanç
Ar vorden en tan éternel ,

E vou hou partage, hemb doutanç,
Mar marhuet er pébèd marhuel!
Mar bras-e d'oh, etc.
Mar vennet hum den a sclavaj,
Quitteit enta hou fal deicheu,
Rac mar terenet davantaj,
E crihuei hoah hou rangenneu.
Mal bras é d'oh, etc.
Den fariet, peur miserabl,
Ah! perac hoah gortoz pélloh?
En amzer e zou favorabl;
Distroeït: Doué e rei pardon d'oh.
Mal bras e d'oh, etc.
Ne hret quet pélloh disprisanç
A vadeleah hemb fin hou Toue;
Rac sur é a denuein vangeanç
Mar disprïset e garante.
Mal bras-e d'oh, etc. *M. Le Diot.*

## STAD TRIST

É PÉHANI EN HUN GAV ER PEHOUR, HAG EN DESIR EN DÉS DE CHANGEIN.

Ton: Infortunés! ô vous qui de vos larmes

En dé zou caer, en hiaul lan a splandér;
Er boquetteu e bolo er pradeu:
Deit-e en han, pehani e hoantér,
A pe vér clan, guet calz a hiannadeu;
En druhunel e zou deit de gunnein
Étal men dor, aveit me lehuine;
Mæs tutra mui ne hel me honfortein:
Clan ha clemmus attau e me ine!
Peb tra ér bed e hré me flgeadur,
Pe yen, youanç, d'en ilis ett pedein:
Guen-oé m'inean a bep coucladur!
En amzér-zé e zou oueit pél doh-ein.
En æstig-noz e sau perpet é voeh,
É voeh quer caer bermen avel nezé;

Ean e hra boah étal men dor é néh :
Cïan ha clemmus attàu é me iné !

Er boquetten e schinguern de vitin,
Ha quênt en noz en ou guéler gouivet !
El boquetteu, quent pêl e tremeinein !
Quênt pèl é vein é mem be astennet !
Ne bran quet toeh : dès, ô marhue ! d'em hemer
A pe garei : lam guet-n-ein mem bube !
Rai hir-e bet, rai hu-e me amzer !
Cïan ha clemmus attau é me ine !

Él un noz dù, tihoel é me halon ;
È mè speréd ne za mui a selærder ;
Na de na noz n'en dès a beah eid on !
Perpet glahar, gloes, anquin e peb ér !
A pe sauan, ne gavan meit glahar,
Glaharet-on a pe yan ém gule,
Ha mem bara e blubau guet men dar !
Cïan ha clemmus attau e me ine !

A pe hra trous en ahnél d'er gouyan,
Pe ne hucler en nean stiren erbet ;
Pe gorn er mor guet é voeh eahussan,
Caton mab dén guet er boen zou mouguet !
Treboulettoh e hoah calz me halon !
Er goal-amzer ne drouse quet bainde ;
Mæs en anquin, deb, hiniw zou eid on !
Cïan ha clemmus attau é me ine !

É pad en nôz, dirac men deulegad,
O tra scontus ! e ha, e ta ur squed !
Mem bleau e sau ! pedet eid on, tud vat !
Doue hou chelen, pedet eid on, pedet !
Avel agnent, oh ! p'hellehen pedein !
Oh ! p'hellehen laret me zad d'em Doue !
Men Doue, me zad ! nann, n'hel mui me bârein !
Cïan ha clemmus attau e me ine !

Pehet e mès : èl un aer divalau,
Pêhéd mehus, te zaibre me halon :
Ha flèm em losq ; m'iné peur zou attau
Avel en tan : ne houyan men e on.
N'en des quet peah eit m'ine couciet !

Aveid en diaul, me mès lausquet men Doué !
Hag a houdé é on bet poéniet :
Clan ha clemmus attau é me iné !

Pe za en noz, guet dougeance é laran :
Pe varhuehen en noz men ! De vitin :
Ma ne huelan pén en de ! guet Satan
E veu, allas ! én tan eit birhuiquin !
Eit birhuiquin ! spontet e me spered
A pe chougean ar er guir eahus-ce !
Bout en ihueru, én tan, guet en diaulèd :
Clan ha clemmus attau é me iné !

Eid ancoéhat en tan perpet padus,
D'em deverrance e mès peb-tu ridet :
Eit quement-cé, buhe dirèh, mehus,
Guet tud el on, e mès bet heliet !
Mæs inep d'ein, dirac men deulegad,
Un dorn lorhus e peb leh e scrihue :
En ihuern zou eid ous, pehour divat !
Clan ha clemmus attau e me ine !

Mèn é ma oueit en amzér quer bourrus,
Amzér, allas ! eid on bean tremeinet,
A pe vihuen d'em Doue, léal, aentus !
Ah ! me halon neze ne greine quet.
Perac enta, aveit hèli Satan,
En e mes-me troeit caim de lezen Doué ?
Idan er bouis ag er boén ponnérran
Clan ha clemmus attau e me iné !

Oh p'hellehen ouilein me zorfæteu
Ha tinérrat eid on calon men Doué !
Oh p'hellehen, guet ur mor a zareu,
Golhein m'inean ag he ul fallante !
Mæs er madeu e za ol ag en nean,
Ha chairret-é en nor aveid on-mé.
N'en de quet guir ! en dapen bihannan
A hoaid Jesus e huennou me ine.

*M. Le Joubioux.*

## PRIS ER SALVEDIGUEAH.

Ton 130.

Labouramb aveid hum salvein,
Nag æsset é d'en nemb e gar!
N'hum sourcïamb a nitra quin,
N'hun nes quin affær ar en doar (*bis*).
Ma p'hum salvamb, ma n'hum salvamb,
Chongeamb erhat,
Nitra ne hramb é labourat (*bis*).

Mar manquer er salvedigueah,
Pêh ur hol e hrér! peh dommaj!
Col e hrer Doue, e ranteleah:
En ihuern e ve eit partaj (*bis*).
Ma n'hum salvamb, etc.

Petra é gouni ol er bed,
Mar dér a col en inean peur!
Ha hoah de jamæs, mar bé ret,
Losquein en ihuern, péh maleur (*bis*)!
Ma n'hum salvamb, etc.

Nitra ne vérit hur sourci
Nameit er vuhé éternel;
Ol er rest e zou un hoari
Hag é gutrione bagatel (*bis*),
Ma n'hum salvamb, etc.

Aveid ol un éternité,
É vér eurus pe miserabl:
Ah! sponlusset ur hurioné!
Ne rant-hi er bed disprisabl (*bis*),
Ma n'hum salvamb, etc.

Ag er huirioné-men, groeit t'emb,
O men Doué! hur bout chonj hemb cess:
Ah! groeit, m'hou péd, m'hum salvehemb,
Coustet e goustou, dre hou cræç (*bis*),
Ma n'hum salvamb, etc. *M. Le Diot.*

## ER HRISTÉN HUM DOUG DE LABOURAT

### AVEID É SALVEDIGUEAH.

Ton N° 158

Hum bressamb d'hobér
Guet gred hag hirreah (*bis*)
Hur salvedigueah ,
N'hun nes er bed quin affær
Meit clasq a vihan
Ranteleah en nean (*bis*).

Doué doh é limaj
En dès hur brouéet (*bis*) ;
Ean nepas er bed
E zeli bout hur partaj ,
Raccen a vihan
Clasquamb hent en nean (*bis*).

Peh ur bol cruel !
Col eit mat hun Doué (*bis*),
Hur bonheur , hur joé ,
Col er vuhe éternel !
Raccen a vihan
Salvamb hun nean (*bis*).

Er madeu , avar ,
E zou ha vonheur (*bis*) ,
Eid argand hag eur
Te drezehe mor ha doar ,
Mæs ni a vihan ,
Ni e glasque en nean (*bis*).

Coutant ha zesir ,
Pehour corromplet (*bis*) ,
D'el loussan pehed ,
Ah ! consacre ur vuhé hir :
Eid omb a vihan
Ni e glasque en nean (*bis*),

Clah hemb quin inour ,
Te, den glorius (*bis*) ,
Hum zalf , hum abus
Guet moguéd er bed traitour;
Eid omb a vihan
Clasquamb gloér en nean (*bis*)

Nitra ne hanval
Doh er beuranté (*bis*) ,
En humilité ,
Er hurtæd caër èl cristal ;
Guet-hai a vihan
Claaquamb gloer en nean (*bis*)

Hui , tud miserabl ,
Hum blige ér péhèd (*bis*) ,
Ah ! mar desiret
Én nean ul leh inourabl ,
Guet un a fari ,
Deit , hellet-ni (*bis*).

*M. Le Diot.*

## ER PÉHOUR HUM ZACOR DE ZOUE.

Ton N° 171

Chetui amen , ô Tad a garanté ,
Er heih prodig e glasquoh noz ha dé ;
Ne mes eavet é creis er bed trompér
Nameid anquin hag er vrassan miser.

Collet e mès hou cræce ha caranté ,
Me inean zou er vrassan peuranté ;
E creis er spont hag é creis er glahar ,
Men deulegad e zou carguet a zar.

Anquin e mès a me faut tremeinet ,
Me houi e mès mep d'oh-hui pehet ;
Mæs ancoéheit, ó men Doué, me fauteu
Ha ne sellet nameit doh men dareu.

Cremein er bian guet er brassan hirris
Dirac oh-hui, ó juj lan a justiç ,
Ne gredan mui schuel men deulegad ,
Ne gredan mui laret e oh me Zad.

Mèn é hellein meit guet-n-oh-hui, men Doué ,
Men e hellein cavèt me lebuine ?
Chomet e mès rai bèl hemb hou tougein ,
Rai hir amzer, allas! hemb hou carein !

Mæs pe vennet biniw me lardonnein ,
Me lar men guir ha doh-t-hou é talhein ,
Nitra n'hellou m'en disparti doh-oh ,
Mil ha mil gueh e varhuehen quêntoh.

J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : N° 31 pé 69.

Doué a visericord ,
Recenet er pehour
E glah guet-n-oh conf·rt ,
En des doh-oh recour ;
Beah eit-hou secourabl
E creis é visérieu ,
Guet un dorn secourabl
Güelleit d'é houlieu.

Doh hou lezen santel
A huerço revoltet ,
Avel ur brimmel
Me gare er pehèd ;
Collet-oe m'innoçanç
Ag en ouaid tineran ,
De gand ha cand offanç
M'hum daul'e a vihan.

Sammet a bep sort crim
Me vérite , men Doué ,
Couch , allas ! en abim
End ou éternite.

Hemb dougein hou coler
Me mès attàu bihuet ,
Mæs neoah me espér
En em fardonnebet.

Ya , Tad amabl ,
Hui e ra bean pardon
D'er pehour miserabl
Hum rant a huir galon :
Carguet a gonfianç ,
Ah ! m'hum daul doh hou treid ;
Arrestet hou vangeanç ,
Me fauteu ancoeheit.

A pe daulan ur sèl
Ar mem buhé passet ,
Guet un auquin cruel
Me halon zou trezet ,
Penaus en hou presanç ,
O me Zad , quel hès ,
E mès-me hemb dougeanç
Credet pehein quen æz.

Me halon guet glahar,
Huannadet noz ha dé,
Men deulegad guet dar,
Oulet me fallante ;
Guet ur vuhé infam
El e mès conduyet,
Ne vein jamæs divlam,
Ma ne oulan perpet.

O men Doué, m'hou conjur,
Sellet-me guet truhé
Me zou hoah hou croaidur,
Deustou d'em fallanté,

Me zistro, hui er guêl,
Doh-oh hoah, ô me Zad ;
D'oh-hui, péhèd marbuel,
Me renonce aveit mat.

O péhèd miserabl,
Mar e mès hou càret,
Ne vennan mui dalhabl
Meit hou cassat perpet,
Bout d'em Doué hemb partaj
Hemb quin e zesiran,
Er harein davantaj
Er bed-men hag én nean.

*M. Le Diot.*

---

## HUANNADEU EN INEAN

### E VEN DISTROEIN DOH DOUE.

Ton : N° 68.

O grèd nerhus, desir santel !
O me Jesus, ne mès chet hou càret !
Mæs bermen me vou d'oh fidel,
Me halon *(bis)* eit mat zou changet.

Mar da d'em hum glèm a me foen,
O me Jesus, doh-oh en hum glèmman ;
N'en dès meit oh e hel soudén
Soulagein *(bis)* er gloes e santan.

Taulet ur sel ar me misér,
Guelet men dar, n'he lan quet ou sehein :
O Jesus, Tad mat ha tinér,
Guet truhé *(bis)* sellet hoah doh ein.

Douceit hou colér ha vangeanç,
Jesus, pardon ! m'er goulen guet glahar ;
Hemb oh é on hemb espéranç ;
Queméret *(bis)* truhe doh men dar.

Guir-é me zou ur miserabl,
Ne véritan nameit punition :
Me mès, ô Salvér adorabl !
Refuset *(bis)* rein d'oh me halon.

Mar couéh ar-n-an ol hou vangeanç ,
D'em é souffrein ; just-é ol hou tauleu ;
É léh hou cârein , m'hou ç'offanç ,
O pehed, *(bis)* caus ous d'em dareu.

Mar da d'oh héh hou justiç ,
Ah ! collet-on , me maleur zou sur d'ein ;
Me huél me zourmant ha supliç :
Me Salver , *(bis)* deit hoah d'em salvein.

O péh caranté , peh douster !
Cheleuet-on : Jesus e sel doh-ein ,
Ha prest-e é galon tiner
D'ancoehat *(bis)* tout eit pardonnein.

*Recueil Pourchasse.*

---

## ANQUIN UN INEAN ,

### RAC JESUS N'EN DÉ QUET CARET.

Ton Nos 47, 87 pé 88

Jesus zou quel liberal ,
Quer mat , quer caranteus !
Den neoah ne brès chongeal
A gârein erhat Jesus
Mab-dén e hum ambarras
É clasq èr bed-men é vad :
Eit Jesus é ma a sclas ,
Ah ! oulet, men deulegad.

Jesus zou deit ar en doar
Eit salvein hun ineaneu ,
Hag ean zou calz hag er hâr
Eid ol é vadeleaben ?
É Galon pur en abras
D'hur goalhein a bepsort vad,
Ha ne gav meit tud ingrat ,
Ah ! oulet, men deulegad.

Ean e hum hroa croadur peur
Eit touchein hur baloneu ;
A dapen é rid en deur
Ag é zeulegadigueu :
Hag é zareu amiabl
E bellou hun tinérrat ?
Allas ! n'en diot quet capabl !
Ah ! oulet , men deulegad.

Jesus , d'é Dad éternel ,
E hum offr hoah de souffrein
Eid omb tourmanten cruel ;
Marhuet-é eid hur salvein !
D'ur galon quer charitabl
Hag ean zou calz a houér grat?
Peh ancoeha miserabl !
Ah ! oulet , men deulegad.

Jesus zou ar en autér ,
Dré er vrassan caranté ,
Eit soulagein hur miser ,
Bara santel a vuhé ·
Hag ean zou calz e hum brèa
D'hum breparein de dostat ?
Péh ponnerded , péh parès !
Ah ! oulet , men deulegad.

Jesus e gouvi en ol
De zonnèt d'er visitein :
Mas presset vér de hum gol
Quèntoh eit d'en inourein.
Arlerh en treu tamporel
É rider ol a vostad ,
Ha den d'en llis santel !
Ah ! oullet , men deulegad.

Jesus ne gav quet dihuen
Inep d'er péhour cruel,
Liès mad tud hemb lézen,
Guet ur galon criminel,
En ur stad abominabl
E grèd tostat hardéh mat
Betag é daul adorabl!
Ah! oulet, men deulegad.

Boq Judas e bras ur gloès
De Galon tinér Jesus;
Ah! t'er refresq hoah esprès,
O sacrilej maleurus!

Hypocrit, te hum zeguis
É sigur bout ami mat,
Avel Judas t'en trahis:
Ah! oulet, men deulegad.

Ert Jesus ur greéz cruel
Zou ur galon couciet:
Pèt en ur stad criminel
En des ean bet receuet?
Partout pehed, ô glahar!
Partout, Christénion ingrat,
É sauet hoah ur halvar.
Ah! oulet, men deulegad.

*(Recueil Pourchasse)*

## EN INEAN E LAR QUENAVO D'ER BED.

Ton : N° 60.

Faus joéieu, inour, gloèr ha bobanç,
Quenavo eid er huéh dehuéhan;
Pèl amzér, é sigur deverranç,
En e hoès me lorbet hessan.
Faus joeieu, etc.

Pèl doh-ein en trompus espéranç
A gavouet en oh me lehulne:
Eurus vér guet-n-oh en apparanç,
Mæs ne vé nameit chagrin goudé.
Faus joyeu, etc.

Guet en dud n'en dès chet meit louyaj,
Faussoni, ivi pé fallanté;
O men Doué, me vou d'oh hemb partaj,
N'en dès joé meit en hou caranté.
Faus joeieu, etc.

Bout hemb Doué zou ur stad miserabl,
Bout hemb Doué nitra ne hel pligein;
Er boen memb e gavan agréabl,
Pe chongean é ma men Doué guet-n-ein.
Faus joeieu, etc.

Perac clasq en istim ar en doar?
Grad en dud e zou perpet chançus;

O men Doué, eurus en nemb hou cār,
Hou crad hui n'en dé jamæs trompus.
Faus joeieu, etc.

Ah! m'inean, quemeret guel hou neij,
Ihuelloh e ma en eurusted :
A huerço e omb er bed a stleij,
A huerço a bep tu burtellet.
Faus joeieu, etc.

Ah! ehongeamb er joeieu éternel,
Crouéet-omb aveit mounet d'en nean;
Er joéieu ha madeu tamporel
N'hellent quet coutantein en inean.
Faus joéieu, etc.

Guelét Doué faç-oh-faç én é hloer,
Guelet reih splandér é vajeste,
Ag e joe santein ol en douster,
E hortan er fin a mem buhé.
Faus joéieu, etc.

Faus madeu, inour, gloer ha bobanç,
Adieu d'oh eit jamæs e laran;
Ur meh-é rein d'oh er breleranç,
Doue hemb quin zou me fin dehuéhan.
Faus joéieu, etc.

*Recueil Pourchasse.*

---

## ANQUIN EN INEAN A HÉ FÉHEDEU.

Ton : N° 55.

Péhet e mes a groaidur,
Forcet e mès de guittat
A me balon dinatur
Men Doué, me Itrouéour, me Zad..
O glabar, ô glabar!
Ah! ridet, ridet, men dar.

Bean en e mèa ancoéheit,
Aveit quemér er goal bent,
Er promesseu em boé groeit
Ar er Fonce a Vadient.
O glabar! etc.

Ah! pihue e rei diw vamen
A zareu d'em deulagad,
Aveit oulein pèn-d'er-bèn
Mem buhé fal hag ingrat!
O glabar! etc.

O trezol a innoçanç,
E mès collet é pehein!
Ha penaus-é d'em commanç
Eid assat ha reparein?
O glabar! etc.

Trezol caer hag admirabl
E lamas Satan guet-n-ein !
Trezol a hoaid adorabl
Jesus marhue ett me salvein !
O glabar ! etc.

Me halon, te oé santel,
Golhet pur er vadient ;
Bermen, calon crimmel,
Couciet-ons gouh ett quent.
O glabar ! etc.

Un meun en innoçanç,
Dirac Doue cacriet-e-hi !
Vilet-e en e bresanç
Unan lous el me hani !
O glabar, etc.

O précius innoçanç,
Bihan en hou c'hananea !
Me selle el deverranç
En amzer ma hou collen !
O glabar, etc.

Hà perac ett tra distér
En e mes-me hou cherhet,
Hag exprés de Lucifer
Eid er pehéd hou troquet ?
O glabar ! etc.

A ziar er Fonç santel,
A pe vehen oneit d'er bé,
Pe vehen marhue ém havel,
Nag eurusset vehen-me !
O glabar ! etc.

Amièd faus ha cruel,
Men gaahan anemised,
Dre hou c'ardeu criminel,
Hui em dougne d'er pehéd.
O glabar ! etc.

Ah ! guet meh ha guet dougeanç
M'hum daul doh hou treid, men Doue,
N'em scoet quet en hou vangeanç,
Seflet doh ein guet trubé.
O glabar ! etc.

Pardonnet, Tad a zoustér,
Pardonnet hoah hou croaidur,
Hou chervige é peb amzer
Vou bermen e bhgeadur.
O glabar, etc.

*Recueil Pourchasse.*

---

## PENAUS GOBÉR PÉNIGEN.

Ton : N° 66

*En inean.*

Jesus adorabl,
Pena is e hrein mé
Penigen jangeabl
Doh me fallanté ?
Jesus, me Salvér,
M'hou péd d'em disquein
Penaus hi gober
Eid hum acquittein.

*En inean.*

Groeit hou poé ur yun
A zeu-uiguènd dé,
Me ven peb suhun,
Épad mem buhe,
Ar vara ha deur
Yun mar goulennet :
Ah ! d'em inean peur,
Jesus respondet.

*Jesus.*

Nepas, me hroaidur,
N'er goulennan quet,
Me venne andur,
Rac ma hoés péhet ;
Mæs, beah én chueh

Doh er gourmandia,
Acquittet perhuéh
Yuneu en fils.

*Jesus.*

Mar groet abstinanç,
Groeit-ean guet avis;
Choeget eit bihuanç
Hemb quin er requis;
Memb un dra dister
E zioveret,
Mar dé eit men gloër
Vou recompancet.

*En inean.*

Hou corv adorabl
Zou bet flagellet,
Me horv miserabl
E vou dispennet,
Mar dé necessær,
Er goler e hiein;
Jesus, tad tener,
Ah! respondet d'ein.

*Jesus.*

Nepas, me broaidur,
N'er goulennan quet,
Mæs hum hoarnet pur
Tre ma vihuchet
Sonn én honestis,
Réglet hou conzeu,
Jamæs fal hantis,
Jamæs fal gesteu.

*Jesus.*

Mar fal d'ob open
Paiein hou tele,
Aveit peaigen
Hou pet soin bamdé
D'offrein d'hou Crouéour
Hou ç'ol trebilleu,
Hou poén ha labour,
Hag hou pedenneu.

*En inean.*

Hou teourn santel
E zou bet tachet,
Me ré criminel
Ne veint-ind trézet?
Donçoh vou er gloès
Fid en tan eahus,
Ha m'er groei dré choéj,
Mar el lar Jesus.

*Jesus.*

Pas, inean fidel,
Jamæs n'el larein,
Mæs hui e hrei guel
Mar sentet doh-ein.
Guet-bai d'en dud queih
Ré ou alézoneu,
Ha guet madeleah,
Sebet ou dareu.

*En inean.*

Ha hui e houlen
Ma varhuein ér groéz,
O Jesus, me ven,
En drespet d'em gloès,
Goler me fossibl
Aveit reparein
Ur vihé terribl
Passet é péhein.

*Jesus.*

Nepas, me broaidur,
N'er goulennan quet;
Mæs guet pligeadur,
Hui ehue souffret
Er broézieu distér
E zegassein d'oh,
Ha beah ém hevér
Caranteussoh.

*En inean.*

Salver adorabl,
Hui e bardon bean
D'er peur miserabl
Er fauten brassan:
É leh poén hemb fin
Em boé mérttet,
Joé de virhuiquin
Zou d'em promettet.

* *En inean.*
En nemb e refus
D'oh e garanté,
E zou hemb excus
En e zigaré,
Me ouil guet glabar,
Rac n'bou càrér quet !
Ah ! en nemb n'bou càr
Revou milliguèt.

*Recueil Pourchasse.*

---

## ER HRISTÉN

### E GAV É VONHEUR E CHERVIGEIN DOUÉ.

Ton : N° 163.

Clasq, ô pehour, ér hed ha lehuiné,
Heli guet grèd é joeien criminel :
Mé ne glasquein meit càrein Doué,
Meit mirèt e lézen santel :
Eid er mèlein epad ol mem buhé,
Me droei cain d'oh, faus pligeadur,
Ha me larou guet ur joe pur :
Me Jesus zou me harauté (*bis*).

Ér pradeu glas guélet er hoquetteu
É liguernein hag e splannein guet gloer;
Mæs touchant é pleg ou fenneu,
Touchant é collant ou splander:
Er faus joeieu e dremein avel d'hai,
Ah ! me guittei ou fligeadur,
Ha me larou, etc.

Ha hui guet eur, argand hag inourieu,
Ha coutant oh ? respondet, beah sincer;
Mæs bui hum glèm a hou madeu,
N'en dint nameit maden tromper;
Ne gavet quet én-hai hou lehuiné :
Ah ! me guittei ou fligeadur,
Ha me larou, etc.

Er rounné memb ar en trôn ihuellan
Ne gevant quet a vonheur véritabl;
Nitra ne goutant en inean
Ér vro-men trist ha miserabl;
Mæs guet Jesus, mamen a lehuiné,
É caver perpet pligeadur :
Ha me larou, etc.

E creis er chif, er blinhued, en drougueu,
Er beuranté, memb e creis er misér,
Él er yehaid hag er madeu,
Guet me Jesus, guet me Salvér
É hès perpet joe ha doustér nehué ;
Me gav en-hou me fligeadur :
Ha me larou, etc.

Étré me choej hag ha ç'hani, pehour,
Er marhue e zei d'hober en differanç ;
Er bed n'en dei quet d'ha secour,
Te scüillou dar en abondanç ;
Mæs er bed-men hag én éternité
Guet Jesus e hès pligeadur :
Ha me larou, etc. J. G.

---

## CONZEU UN INEAN E GAR DOUÉ.

Ton : N° 167.

O Jesus, ô men Doué,
Hui hemb quin e houlennan ;
Hui e me harante,
En-oh e esperan,
O me Jesus, ô me harante,
Chomet én halon hag én noz hag én de
Quittet e hoès en nean
Én ur huelèt me miser,
Aveit tennein m'inean
A zan sclavaj Lucifer.
O me Jesus, etc.

Lit paiein men dele,
Digueor d'em er baraouis,
Hui e hoes guet truhe
Scüillet hou coadarer groéz.
O me Jesus, etc

Hui e hoes quent merhuel,
Quênt monnét én dro d'en nean,
Groeit a hou corv santel
Màgadur douç me inean.
O me Jesus, etc.

Ha neoah, me Salvér,
Mé ne mès chet hou càret,
Aveid er bed tromper,
Me mès, allas! hou lausquet.
O me Jesus, etc.

Goulen e hran pardon,
Hiniw doh-oh e tistroan,
Hou carein a galon
De virhuiquin e vennan.
O me Jesus, etc.

Cresquet, ô me Jesus,
Cresquet hoah me haranté,
Bet er momand euras
Ma bein d'hou càrein d'en né.
O me Jesus, etc.

J. G.

## GRED UN INEAN CARANTÉUS.

Ton : N° 185

Ur flam quer pur
E santen dre hou cræç ;
M'inean gredus e hum zoug , e hum bress,
Men douç Jesus, d'hou cárein hemb mesur ;
Mæs , ô men Doue, quer bras e me misér,
Ma tougean hoah ne vongeuhe imber
Ur flam quer pur.
Creinein e hran ,
Guet eun ha guet dougeanç
Ne zehen hoah jamæs d'hobér offanç
D'un Doue quer mat, de Jesus e gâran :
Reit t'ein perpet er secour a hou cræç ,
Rac fragil-on ha tentet on hemb cess,
Creinein e hran.
A zifleah-caër ,
A vremen me renonç
D'er bed , d'en diaul ha d'er hicg ; me largronç
N'em feabeint mui na dre vil na dre gaer ;
Ind e houni guet ou doustér cruel ;
Mæs debai oi brezel continuel
A zifleah caër.
Adieu , pehèd ,
D'em guir me vou dalhabl ;
Ne chongein mui em buhe miserabl ,
Meit eid ounlein me tauteu hèd ha hed ;
Te, me halon , te zou bet criminel ,
Mæs lar bermen : me zou de Zoué fidel.
Adieu , pehèd.
O carante !
O Jesus , ô joe douç !
O me ol vad ! ur gréd quer bras em pouss ,
Ma ta men dar de ridèc noz ha de !
Cârein Jesus , ô douç aboeissanç !
O me halon zou d'oh dre bréferanç,
O carante !

Càramb Jesus,
Ha bihnamb quer fidel,
Ma hellehemb en achimant merhuel
É carante Jesus caranteus:
Er vuhé vat e ya d'er marw santel,
Hag er marw mat d'er vuhe eternel.
Càramb Jesus. *Rec. Pourchasse.*

## CROUÉET-OMB EID, EN NEAN.

Ton : N° 51.

Me fartaj vou en nean :
M'nean zou immortel,
Ur bonheur eternel
Zou he fin dehuehan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean,
O guirieu admirabl!
Revent scrihuet dalbabl
É calon peb-unan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean,
Doh men Doue eternel,
Doh e ilis santel,
Er bed-men mar sentan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean:
Deu væstr e mès de choej,
Doué mat, er bed dies:
Ah! me choége er güellan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean;
Adieu d'er bed tromper,
D'é faus joé ha doustér
Aveit mat e taran:
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean:
Fal gustum ha fal vod,
Hui e dromp er re sod,
Jamæs n'hou cheleuan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean;
Er bed e lar: bobanç,
Jesus e lar: souffranç:
Doh Jesus é talhan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean;
Er bed e lar: chérvad,
Jesus e lar: buannad:
Doh Jesus é talhan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou én nean,
Er bed e lar: joe, gloer,
Ha Jesus: poen, miser:
Doh Jesus e talhan,
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean;
Er bed e lar: hantis,
Ha Jesus: honestis:
Doh Jesus e talhan.
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean:
Hoari sot ha fal gest,
Chonj, desir dishonest,
Ol en hou forbannan.
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean;
Fal vodeu, fal scolaj,
Corol, imbad, filaj,
Birhuiquin n'hou hantan.
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean ;
Pe gleuan hou sotis ,
Santein e bran birris
Guet en donger brassan.
Me fartaj, etc.

Me fartaj vou en nean ;
Nag é vehé en diaul
Hag er bed ol d'un taul
Ineb d'ein ; mar càran ,
Me fartaj , etc.

Me fartaj vou en nean ;
Ya, a ziffeab-caèr ,
Guet cas doh Lucifer ,
Doh Jesus é talban,
Me fartaj , etc.

Me fartaj vou en nean ;
Pel d'ob-hui , Doué santel ,
Me stad e zou cruel
Quenevé ma chonjan :
Me fartaj , etc.

Me fartaj vou en nean ;
Ne gavan ar en doar
Meit misér ha glahar ;
Guet birreah e laran :
Me fartaj , etc.

Me fartaj vou en nean ;
O Doue , m'ol espéranç
Zou guelet hou presanç,
Nitra quin ne hortan :
Me fartaj , etc.

*Recueil Pourchasse.*

---

## AR ER BONHEUR

### E GAVÈR É CHERVIGE DOUÉ.

Ton : N° 117.

Tud devot ha santel ,
O eurusset oh-hui !
Dalbet perpet fidel
En hènt mat hou condui.

Eurus en dud santel
E hoarn en ou halon ,
Guet ur sourci fidel ,
Trezol en devotion !

Hi é quetan partaj
Gùr serviterion Doué ,
Hi-é e ra couraj
D'er chervigein guet joé.
Eurus, etc.

Guet bi hoah ur fe biw
E anflam en nean ,
Hag bur groa bamdé criw
É hènt diæz en nean.
Eurus, etc.

Guet bi hun espéranç
E soulage hun dareu
Hag e bra én avanç
Tanhouet er gùr joéieu.
Eurus, etc.

Guet bi en dud santel
E avançou bamde
Er squél caèr bag ibuel
Ag er gùr garanté.
Eurus, etc.

Hé vertu sourciabl
E hoarant hur squènden
Doh douster amiabl
Er faus pligeadurieu.
Eurus, etc.

He gest hag hé fresanç
E bra eun d'er pehèd ,
E hoarn en innoçanç
Hag e sàu er burtèd.
Eurus, etc.

Hi e zisco d'emb sclér
Pris, brasted en inean,
Hag e ra grèd, tuèmdér
De gass reral d'en nean.
Eurus, etc.

Guet hi e caver douç
Er rustan penigen,
Peb trebil ha secous
E andurer hemb poeu.
Eurus, etc.

Quement hani e sent
Perpet doh he lusqueu,
E hra fonnabl e hent
Idan é sam croésieu.
Eurus, etc.

Guet hi ag er martir
En tourmanteu calet
D'en hani en desir
N'offr nameit joeiusted.
Eurus, etc.

Hi zou étre ma viw,
Ha ma regl en inean,
Ur vamen perpet criw
A drezolieu en nean.
Eurus, etc.

Guet hi un dapen dar,
Un huannad a galon,
E bhj de Zoué bt hâr
Drest peb sort donæzon.
Eurus, etc.

Hi e brepar er gloër,
Er bonheur hag er joé,
E ra Doue ér splandér
Ag en eternite.
Eurus, etc.

A zre-men, én avanç,
Guet hi e vé santet
Ur joe, ur gonfianç
Ne ve jamæs troubiet.
Eurus, etc.

Mæs hemb hé flam santel,
É languis er vuhe,
Hag un inean tiboel
E gol hé bràuite.
Eurus, etc.

*M. Le Diot.*

---

## AR ER VERTU A BURTÆD.

Ton : N° 20

En ineaneu e vihue ér stad caer a hurtèd
E zou memb er bed-men hanval doh en æléd;
Jesus en dès doh-t-hai er garanté vrassan,
Arlerh ou marhue é veint er rang mouraplan.

Jesus-Chrouist, hur Salver, e gâré hemb arvar
Ol e Apostolèd, a pe oe ar en doar;
Ha neoah sent Yehan e oe er hârettan,
Rac sant Yehan e oe avel d'hou guerb ha glan.

Guet boquetteu e splann el en hiaul er spissan,
Guet habiteu quer guen èl en éerh er purran,
Er re en des goarnet er vertu a burtèd,
E peb léh e heli Jesus-Chrouist ou frièd.

Damb chuê ol guet gred ha ridamb a vanden
Tro-ha-tro d'en ansaign ha higuernus ha guen,
E sauas er guelan Mari, mam de Jesus;
Quêrhamb ar hé faseu guet ur galon gredus.

Ni hur bou hemb arvar anemised nerhus,
Er bed, er hicg, Satan hag é ardeu trompus;
Mæs, crihuett dré er fé ha dré bræç hur Salvér,
Ni e zouguou neoah ar nehai er victoër.

Ha ma n'en d'omb quet ol choéget eid er huerhtèd,
Ahoel ni e zeli bihuein ol er burted:
Er burted zou requis eit salvein en inean,
Rac nitra couciet ne hel monnet d'en nean.

Hui enta, tud youancq, groeit stad ag er huerhtèd;
Câret ne vern pihue-oh ha goarnet er burted,
Ha hui e vou câret ar en doar guet Jesus,
Hag en nean hui e vou un de guet-hou eurus. J. G.

---

## HUANNADEU TREMA ER BARAOUIS.

Ton : N° 82 *pe* 83

Pegours é vou délivret
M'inean a hameu
Ur horv ein dalh affliget
É creis er poenieu?
Pegours-vou é quitteïn-mé
Mem buhé anquinus?
Ah! pegours-vou, ô men Doué,
É vein guet-n-oh eurus!

Peh ur vuhé anneus
E stleigean-mé bamde!
Forban, trist hag hirvoudus,
Bout quer pèl doh men Doue!
Tardein e hra de zonnet
Me zermen dehuehan,
Eid achiw me ferhindéd
Ha digueor d'ein en nean.

Me saut ol me fallante
É creis me zruhegueah,
Ah! n'en d'ön meit vanité
E creis tristedigueah!

A hep-tu é on gronnet
Guet mil tantation;
Attàu e on hurtellet,
Mar couchan, collet-on!

Corv a zoar, eahus prison
D'em inean hamet,
T'em dalh én affliction,
Ér risel a vout collet.
Pegours é vei-té couchet
Ha me em liberte,
D'abandonnein ol er bed
Eit neigeal devat Doue.

Guet truhé ha madeleah,
Jesus sellet doh-ein:
Galhuet-me d'hou ranteleah,
Hemb oh penaus bihuein?
Aveid oh é on croueet,
Ne zesiran meit oh,
Hag e chif e vein perpet
Bet que ne vein guet-n-oh.

Na scûchet on-mé ér bed,
Men Doue, a pe chongean
En e hoès bet me broueet
Aveit monnèt d'en nean,
Mæs hou conz eseh men dar:
Mar souffran, e laret,
Guet gûir gouragear en doar,
E-vein recompancet.

Ah! courage enta, m'inean,
Er poènieu e verra,
En amzér e dremein bean,
Hag er marhue e dosta;
Eit nitraig a hoènieu
E souffremb ér vuhe,
Doué e brepar d'emb joeieu
En ol eternite.

Quel lies pas e guêrhan
Me hum gav soulaget,
Ha chonge em lé é tostan
D'en termen desiret:
Tosteit ve en ær eurua
Ma espéran diblaç,
Eit monnèt devat Jesua
D'er guelèt faç-oh-faç.

Hui bemb quin e zesiran,
O men Doué éternel!
Eid oh bamde é varbuan
Guet birreah a verhuel!
Merhuel guet gûir garanté,
O dehuehan victoer!
E hrei d'emb guélet hun Doué
Er splander ag e bloer.

*Recueil Pourchasse.*

---

## EIT GOULEN UR MARW MAT.

Ton : N° 63 *pe* 83.

Men Doué, me Hrouéour,
me Zad,
Stouyet en hou presanç,
Guet en dar em deulegad,
Guet glabar ha dougeanç,
Me recommand d'oh m'inean
Er momand ma varhuein:
Jesus, em ær dehuehan,
Hou pet truhé doh-ein.

Pe zei d'em zreid chom redet,
Ha d'em mampreu yeinein,
Ha guet er goad arrestet
Men goaihiad de grissein,
Ma vou mem boyage er bed
Tostig d'achiw guet-n-ein:
Jesus, en ær-cé calet,
Hou pet truhé doh-ein.

A pe zei d'em deulegad
Guet droug-pèn brumennein;
D'en dé eid on tihoellat,
Ha d'em sèl guérennein,
Doh hou croéz é tesiran
Sellet tre ma bellein:
Jesus, em ær dehuehan,
Hou pet truhe doh-ein.

Pe vou mem bég digueoret
Ha divalau é troein,
Ma vou me zead spelbet,
N'hellein mui prononcein...
Pedet eid on, mam de Zoue;
Jesus, deit d'em salvein,
En ær-cé lan a driste,
Hou pet truhe doh-ein.

Pe vou men-diffren streàuet
Ha men dènt e tûein,
Men divès yein, dislibuet,
Guet er gloès e creinein·
Ma vou poen doh me sellet,
Hrris é tostat d'ein,
Jesus, tosteit d'em guèlèt,
Hou pet truhe doh-ein.

Pe vou mem bleau birrisset,
Guet huis e plotennein,
Ha men divoueguen clàuet
Guet er marhue é yenein,
Men deourn hemb barp erbet
E clasq attàn harpein :
Jesus, én ær-ce calet,
Hou pet truhe doh-ein.

Pe vou me sperèd troublet
Guet cand mil chonj horribl,
Guet me fallante passet,
Guet hou colèr terribl,
Ha guet ol ardeu Satan
E glasquou me lorbein :
Jesus, em ær dehuéhan,
Hou pet truhé doh-ein.

Pe zei d'em halon fallat
Ha guet poén rohquennein,
Me hanal chom ha berrat,
D'em foul-calon saillein,
D'em bouraj bout uset,
Hag ol d'em nerh manquein :
Jesus, en ær-cé calet,
Hou pet truhé doh-ein.

Pe ridou ém angoni
Men dareu dehuehan,
Agréet-ind, m'hou supli,
Eit golhein me inean :
Eit pénigen receuet
Ol er peh e souffrein :
Jesus, bean d'ein pardonnet,
Hou pet truhe doh-ein.

A pe dostei m'amied
D'em gùélet e tremen,
Ma creineint doh men guélet
Flastret idan er boén,
Ma stouyeint ol affliget
Eit me recommandein :
Jesus, én ær-ce calet,
Hou pet truhe doh-ein.

A pe gollein me ræson,
Hemb-allemand erbet,
Ma rohquennou me halon
Guet secousseu calet,
Ma vou cas bras ar-n-an,
Ma vanquou henal d'ein :
Jesus, em ær dehuéhan,
Hou pet truhe doh ein.

A p'arrihuou disparti
Er horv doh en inean,
Ma tarhou ea isili
Em aken calettaf,
Ma vou m'inean én birreah
De vonnet devat Doué,
O Jesus, d'hou ranteleah,
Galbuet-hi guet truhé

A p'en dei anfin m'inean
Dirac oh, ô men Doué !
Eit gùelét er hueh quetan
Sclærder hou majeste,
N'hi forcet quet de bellat
A zoh-oh, ô men Doue !
Hou pet chonj é oh me Zad,
Sellet-hi guet truhe.

Digueoret dehi en nean,
Galbuet-hi devad oh,
Hui zou hé fin dehuehan,
Ne vou mat meit guet-n-oh ;
Guet er vrassan grèd inou,
È creis el lehuiné,
Hi hou càron, hou mèlou
En ol éternite.

*Recueil Pourchasse.*

## EN INEAN FIDEL

NE ZOUGE QUET ER MARHUE.

Ton : № 93

Aveid ur hristèn mat ha pur a gouscianç,
Er momand dehuehan ne zeli quet bout garw,
Rac guet guir gonfianç
En é Groueour er galw,
Ean e huel hemb dougeanç,
Er marw.
Er marw n'en dé quet d'emb un dra épouvantabl,
É ma bamde dirac deulegad peb-unan ;
Er bed zou miserabl
Bet en'ær dehuéhan ;
Arlerh joé véritabl
Én nean.
Allas ! n'hur bou enta nameit poén ar en doar,
En de-hont vou er fin a hun tristedigueah ;
De e séhou hun dar,
Dé a salvedigueah,
É changeou hur glahar
É peah.
En dé-hont e dorrou el liameu cruel
Hun daih staguet ér bed doh poenieu er vuhé ;
Hag en inean fidel
En dou hé liberté
De neigeal én ur sel
Bet Doue.
Ol é omb ér bed men él én un noz tihoel,
Arlerh en dihoeldæd e ta scleærder en nean
Ha madeu éternel :
Er marhue ell peb-unan
É daul er bed cruel
Ardran.
Aveid ur hristèn mat, ô momand desirabl,
Mæs aveid ur péhour, ô terriplet vou-ean !
D'ur hristen véritabl
Ean e zigueor en nean,
D'ur péhour miserabl
En tan. *Rec. Pourchasse.*

## HUANNADEU DEHUÉHAN.

Ton : Nº 77 *pé* 78.

O men Doué, me Zad, me Hroućour,
Fallat e hran, deit d'em secour;
N'hellan quet mui doh me halon,
Sellet-me guet compassion.

Men Doué, hui hemb quin e gâran;
Men Doue, en-oh e espéran;
Doue me halon, dre vadeleah,
Degasset t'ein hou ranteleah.

O Doue, hou pet truhe doh-ein,
Monnèt devat oh e fal d'ein;
O men Doué, receuet m'inean,
Ah! tennet-hi guet-n-oh d'en nean.

Guet hirreah d'oh é huannadan,
Jesus, deit d'em secour, deit bean;
Ah! pardon, groeit hou volanté,
Just-e, nepas me hani-mé.

Ah! poen e mes e prononcein,
Ah! me henal e verra d'ein;
Mæs me halon perpet e lar:
Jesus, m'bou cár, Jesus, m'hou câr.

Arlerh Doué hui zou ém halon,
Guerhiès Vari, pedet eid on;
O Jesus, ó Mari, hou teu
You men dehuéhan huannadeu.

Ya, ém anquin dehuéhan,
M'hou calhuou hou teu mar guellan;
Pe vou laret : tremen e hra,
Me larou hoah : Jesus, Maria.

Ah! me halon, tam ne vanquet,
Pe n'hellein conz, attau laret:
O me Jesus caranteus!
O Guerhiès Vari, truhéus,

Jesus, receuet peb huannad,
Peb tarh-calon, peb henalad,

Aveid aqueu a garante ;
Peb-tra aveid oh , ô men Doué.
O caranté , forcet m'inean ,
Contraignet-hi de guittat bean ;
Me gerehe merhuel, Jesus ,
Mæs guet ul lusq carantéus.
Jesus , hou pet truhé dob-cin ;
Parrihue-on , é han de basseiu ,
Receuet m'inean peur , é ha :
Jesus , Jesus , Jesus , Maria.

*Recueil Pourchasse.*

---

## ER BÉ.

Ton N° 64.

Arrest amen , passant, taul ur sel ar mem bé,
Hannen en dès er marw ret-t'ein aveit gulé ;
Te zei ebue quent ma vou pel-amzer ,
Hiniw , marcé arhoab , ne houës quet en ér.

Pe oen él ous er bed , é creis me youanquis ,
M'em boé nerh ha courag , iaprid ha vaillantis ;
En ur momant disparliet on bet
Doh er bed just avel pe n'em behé bihuet.

Peb dén zou ar en doar zou ret dehou merhuel ,
Er butrione-cé zou er scritur santel ;
El-ce,red e ma varhuehet ehué,
Ha ma tebei él on d'hum asten en ur bé.

Dischen, me ha couvi, dès ur momand én bé ,
Ne buelei meit isquern, prinbuéd ha breinnaté ;
Er péh ma ous, guébarai me zou bet ,
El on te vou imbèr màgadur er prinhuéd.

A houde puarzèc vlai bet tregond tremeinet,
N'em boé chonge a nitra meit a hèli er bed ,
É fal vodeu , er gloer, er vantie ,
Ha bermen u'en dès tra quen truhèc él on-mé.

Me mès clasquet él ous guet gréd ol er madeu ,
Ridet er sonnerion , en imbad , er festeu ;
Mæs sel bermen quènt lemel adai on,
Ha t'hellehe larèt d'unan-benac pihue on.

N'ancoèhès birhuiquin er péh e hès güélet :
Er peur èl er pinhuiq zou ret debai donnèt.
Hum chonge enta quènt quittat er be-men,
Ha marcé quênt ur mis é vei guet-n-ein amen.

*Recueil Pourchasse.*

---

## PEDAIRVÈD LODEN.

BUHÉ HA GOUILIEU HUR SALVÉR.

---

### BUHÉ HUR SALVÉR.

Ton. № 129

Bugalé d'un tad cablus,
N'hur boé quin de hortoz
Nameit ur marw maleurus
Nameit er bassefos :
Mæs, ô carante hemb par,
Jesus a lein en nean
E ven dischen ar en doar
Eit prenein hun enean.

Guet truhé doh hur misér
Jesus e seuil dareu,
Ar galon é vam tinér,
Eit golhein hur fauteu :
E bedenneu quen nerhus
Hag e vuhe quer glan
Bet ar é dron orguellus
E spont deja Satan.

Èl ma splan ur hôleuen
É creis eu dihoelded,
Èl-cen é splan é lezen
En noz ag er péhèd.
Aveit eleuèt é gonzeu,
Douçoh aveid er mel,
É rider ar e baseu
Guet un birreah santel.

Neoah Satan é counar
Hag a viscoah multrer,
E huèh er Juived barbar
E gas d'hur Salvér.

Ind e sent doh-t-hou soudén,
Eid omb pebeh ur gloés !
Ind e gri a bouis ou fen :
Ar er groés, ar er groés !

En ur boulen guet é Dad
Aveid omb ol pardon,
É varhue èl ur bugul mat
Dre zorn er vourreàuion :
Ind en dischen én ur bé
Goarnet guet soudardèd :
Mæs biquen ne vou mab-dén
Màgadur er prinbuèd

En drived dé, lan a bloer
E ressuscit Jesus ;
Dougnet en dès er victoër
Ar er marw quer spontus ;
Chom e hra boah ér bed-men
Èpad deu-uiguênt dé,
Nezen ar ur gôgussen
É sàu de lein en né.

O Salvér carantéus !
Bernien a lein en né
Taulet ur sel truhéus
Ar hou queih vugalé :
Scùillet ar n-amb, ni hou ped
Ol er bræceu requis
Eit ma hèbemb d'bou cuélèt
Ol én hou paraouis. J. G.

## AR FR MEMB IRA.

Ton : N° 99.

De Jesus, Christèn fidel,
Hou pet obligation,
Mar groa er joe eternel
Ol joe ha grèd hou calon :
Jesus, Jesus,
Guet merit e varw cruel
En des paiet hur rançon.

Dre en droug originel
É oemb cablus dirac Doué,
Ha dre behedeu actuel
Hoah calz cablussob goude :
Jesus, Jesus,
Guet mérit e varw cruel
En dès paiet hun delé.

Un Doue e huel é buissanç
Dispriset guet tud ingrat ;
E justice e gri vangeanç
Rac m'ou dès manquet d'ou Zad
Jesus, Jesus
E hum offr eid en offanç
De scuil e hoaid a boullad.

Guet truhe doh hur miser
Jesus en dès hum offret,
Eit hamein Lucifer
Ha delivrein ol er bed.
Jesus, Jesus
E zou eid ol diguemer,
Dilausquet guet peb-unan.

É ereu el lonnèd brutal
Ar er plous e ma gannet,
Ha ne duèm meit doh henal
Deu lon er gouyan calet :
Jesus, Jesus
E gav guet deu eneval
Er péh e zenah er bed

É ty Jojeb ha Mari,
Guet poen e ma dissàuet ;
Esposet-é d'ol ivi
Ha cas ur bobl aburtet :
Jesus, Jesus
En dès souffret ou furi
Eit n'hur behé quet souffret.

A pe za dehou commanç
Predég e lezen er bed,
Partout e cav resistanç,
Partout e ma goal drettet :
Jesus, Jesus
E souffr rah guet aboeissanç,
Eit n'hur behé quet souffret.

Semplein e hra guet glahar
Er jardrin en e beden,
Er pretoer, Juived barbar
En dibusq hag en dispen :
Jesus, Jesus,
Quênt merhuel ar er balvar,
Pardon eid omb e houlen.

O me Salvér adorabl !
Hui e gàr hemb bout càret ;
Eit salvein tud miserabl
Peh ur boén e guemeret,
Jesus, Jesus,
Dre zorn er re condannabl,
Eit ma vihueint e varhuet.

Jesus e scùil a zevri
É hoaid dre zorn er pehour,
Ha Jesus e burifi
Guet e hoaid en torfætour :
Marhue-e, marhue-e,
Er pehour er hrucefi,
Jesus e sauw er pèhour.

Tad eternel, ni hou conjur,
Dré Jesus crucefiet,
Sellet hoah doh hou croadur,
Ah ! n'en abandonnet quet :
Me Zad, me Zad,
Deustou ma on dinatur,
Ah ! n'em dishanàuet quet.

Groeit e mès guet quæ, m'el lar,
Er peh e hel m'en dannein ;
Mæs goaid hou Mab er halvar
Zou seullet eit me salvein.
Pardon, pardon
E houlennan guet glahar :
Ah ! me Zad, sellet doh-ein.

*Recueil Pourchasse.*

## EN AVÈNT.

Ton . 157.

O Messi, ô Salver,
Hui e bout stad trist bun inean,
D'hun zennein a viser,
Deit bean, deit bean, deit bean.

Ah! dischennet, deit d'hur prenein,
A zorn Satan deit d'hun zennein;
Deit, ô Messi, deit d'hur salvein.
O Messi, ô Salver, etc.

Troeit hou coler a ziar-n-amb,
Étal hou treid é huannadamb,
En-oh hemb quin é esperamb.
En ihuern é counar
Ne glasq meit feahein bun inean;
Salver, deit ar en doar,
Deit bean, deit bean, deit bean.
O Messi, etc.

Revou cleuet hun buannadeu,
Rezei d'emb cavouët er maden,
Collet, sihoah! dre hur fauteu;
Guelet, meu Doue, hun dar,
Hou pet truhe doh hun inean,
Ranet-e er glahar;
Deit bean, deit bean, deit bean.
O Messi, etc.

Eid hur secour mar dischennet,
Dor en ihuern e vou charret
Ha dor en nean vou digueoret;
Hui-é hun esperanç,
Dischennet enta ag en nean,
Eit bout hun delivranç,
Deit bean, deit bean, deit bean.
O Messi, etc.

Pligeet guet n-oh rein d'emb un dé
Er bonheur de gannein én né
Heg hou cloer hag hou caranté.

Aveit séhein hun dar
Hag hun zennein guet n-oh d'en nean,
Dischennet ar en doar,
Deit bean, deit hean, deit hean.
O Messi, etc. J. G.

## AR ER MEMB TRA.

Ton : Conditor almæ siderum.

Anfin é tosta en amzer
Ma rei Doue d'er bed ur Salvér,
Ha goleuein e hra en de
Gorteit a houde puar mil vlé.

Adam, guet é dorfaet euhus,
E vlessos é raç maleurus;
Ol en dud e oe astennet,
Idan squéd er marhue interret.

Ne hortent er spont hag birris,
Aberh un Doué lan a justiç,
Meit er marw, meit en tan eabus,
Oé debet d'en dud cablus.

Pihue e hellou guellat, allas!
Ul lam quer rust, un drong quer bras;
Péh dorn e hellou doug remed,
Doh ur gouli quer velmet?

Hui hemb quin, ó Jesus e hel,
E tischen a hou trôn iheél,
Daccor d'hou hmaj couciet,
Er vrauité hi dès collet.

A lein en nean, Tad éternel,
Dégasset er Messi santel,
Ha ni hemb prest de zaguemer
Guet er vrassan joé hur Salver.

Gloer d'oh, Mab Doué deit de vout dén,
Ha bermen ba de virhuiquen;
D'en Tad ha d'er Spered-Santel,
Revou ebué gloer éternel. J. G.

## NENDELÈC.

Ton : 116.

Péh troua zou ar en doar, peh can e gleuan-mé ?
Caerret ur mélodi e zou e lein en ne !
Æled, lavaret d'emb perac é e cannet,
Peh nehuêtéd enta e zou arrihue er bed ?

Cannet ehue guet-n-emb, cannet, pobl ag en doar;
É tamb de larèt t'oh un nehueted hemb par :
Ur mabig benignet, roué a Jerusalem,
E zou gannet eid oh er gaer a Vethleem.

Arrihue-e en termen ag er profæticu,
O noz mil gueh eurus, torret hul hanneu !
Cannet gloer hag inour de Jesus ha Mari :
Deit é Doué de vout dén, arrihue-é er Messi.

Ar er poend a greinoz e ma gannet hinéah
En ur houh creu distro, é bras tristedigueah ;
Hui er havou inou, étre deu enevel,
Eit tuémmet é vampreu n'en des meit ou henal.

Inou e huelehet er Mæstr a ol er bed
Ar un dornadig plous en un of astennet ;
Ean e zo de vout peur, aveid hou pinhuiquat,
Ha distag hou calon doh er bed aveit mat.

Ur marchaussi disto e zou palæs hou Toué ;
Inou e cavehet ur perdegour nehue ;
En of-é er gadoer en dès Jésus choéget
Eit predeg a inou er benigen d'er bed.

Damb guet er vuguliou, ha damb a huir galon ;
Tostamb d'en adorein ha de zisquein guet hon
Peh stad e zeliamb gober a hun nean,
P'en des, eid hi salvein, discennet ag en nean.

É gavel beniguet, é henneu sacret
E gonzou guel doh-omb eid en ol doctored :
Guet-hou e cavehemb guel instructioneu
Eit ne fehemb jamæs cavoèt én ol livreu.

Deulegad me Jesus e zivir a zareu,
Oulein e hra deja a gaus d'hur péhedeu ;

Ne scoul hoah namett dar, quênt pêl é houyehet
É scuillou aveid omb a boullad ol e hoaid.

É zeourngueu tiner hum vouḑ hag hum asten ;
Aveit mem bréhatat, me halon e houlen :
O Jesus ! ô mem brer¹ eid ol hou poénieu
Ne houlennet enta nameit hur haloneu !

Ha me refusou hoah de Jesus me halon?
Ha me zalhou perpet d'hum sehuel enep t hon ?
Mab den , ne vennès-té jamæs cârein un Doue
Dischennet ag en nean eid ous dre garante ?

Sel hoah é dreidigueu e clasquein hum zisplég,
Aveid ha béhedeu é assaiant rideê :
Ha perac én é raug é clasqués-té pêllat ?
Hum daul én é zivréh , ean-é er Bugul mat.

Tosteit, ol tud pinhuiq , foenhuet guet er madeu,
Ar gavel hur Jesus n'en dès meit hailloneu.
Penaus e bellet-hui bout sod guet hou tanné ,
Etre me ma hou Toue er vrassan peuranté?

Tud peur hag affliget, consileret hou Toué,
Ha ne gonzet quet mui énep d'hou peurante :
Ne vern peh quer peur-oh, n'en d'oh quet sur peuroh
Eid er Roué ag en nean deit de vout den eid oh.

Er pichonnèd bihan e gav ahoel néhieu ,
Hag el lonnèd gouiw memb idan en doar toulleu ;
Mæs Jesus, Mæstr en ol, p'en de eid omb gannet,
Aveit harpein é bèn ne gavas lèh erbet.

Me huel er marchaussi é vambrigueu tinér ,
Hemb tan hag hemb dillad, esposet d'en amzer :
Jesus e souffr eid omb er poénieu brassan ,
Ha ni; dougein e bramb er bénigen scannan.

Tostett, tud glorius, tud ihuel a galon ,
Deit amen guet Jesus de recev ul leçon :
Penaus é credet-hui hum sehuel quen ihuel ,
A pe huélet hou Toué é tischen quen izel?

Tud sodet guet er bed ha guet é faus joćieu ,
Tosteit dedal Jesus ha selleit é zareu ,
Ha ne glasquet jamæs meit hum zivertissein ,
Etré me ma Jesus a gaus d'oh é ouilein.

Er breu a Vethléem e vou test énep t'ob,
Ma ne vennet condui ur vuhé santelloh :
Er hroaidur tuner-men e vou un de guelet
E lischen lan a hloer eit jugein ol er bed.

Laquamb poén a vremen d'hober hur peah guet-
hon,
Ha presantamb perpet dehou pur hur halon ;
Rac ur galon dùet guet vehin er pehèd
E zou mil guéh loussoh aveit creu el lonnèd.

Peh quen eurus oh-hui, ô Guérhiès heniguet !
Hui zou Mam d'hur Hrouéour, hemb collein er
huerhtæd :
Goulennet ma hur bou, aveit pligein de Zoué,
Lod bag en hou purtæd hag en hou carante.

Ha hui, Jojeb, den just ha fidel d'hou tevór,
Choejet-oh bet eit goarn ha maguein hur Salvér ;
Goulennet aveid omb er bonheur d'er goarnein
E creis hur haloneu hemb jamæs er hollein.

O Jesus, me Salvér ! ô croaidur beniguet !
Beah mèlet noz ha de ér puar horn ag er bed :
Reit t'emb quènt hou quittat, hou penèdiction,
Ha beah, aveit jamæs, er mæstr a hur halon.

*M. Nourri*

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton 143.

Jesus-Chrouist hur Salvér
E zou deit ag en né,
Inouramb é victoer
Én ur gannein guet joé.
Ean e feah Lucifer,
E zistreah hur glabar,
E seùil ar hur misér,
Douster,
D'er beih pehour
E ra secour,
Séhamb enta hun dar.

Ne zischen ar en doar
Nameit dre garante,
É garanté e lar
P'hou càran, càret-mé ;
Pe houlen enta Doue
Ur garante tiner,
Cresquamb hur haranté.
bamde,
Revou dehou
Ol hur halon,
Revou hun ol doustér !

O inouricu tromper,
Me ven hou tisprisein,
E huélèt me Salvér
Doh hum hunihein,
M'hum boarantou perpet
Doh hou touster cruel,
Pélleit, ne zalhet quet
Louiet
En hou laceu
Quin me faseu,
Me vou de Zoue fidel.

O me fried santel,
Ne garan meit oh-hui,
Ha groeit ma vein fidel
D'hou càrein mui-oh-mui.
Ne gavan lehuiné
Meit guet-n-oh ar en doar,
Uui e hra me ol joé
Bamdé,
Tennet m'inean
Guet-n-oh d'en nean,
M'hou cuélein en hou cloer.

J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton : Conditor alme siderum, pé N° 122.

Doué en dès cleuet hur peden,
Jesus ag en nean e zischen,
Ha Mari, hemb col hé guerhtæd,
En dès reit t'emb Salvér er bed.

En nean e zou er vrassan joé,
Hag en ol e gan gloer de Zoue;
Stouyamb ehué dirac envel
Jesus, mab en Tad eternel.

Hui e zou, ô croaidur dislér,
Mab uniq er Roué a splander,
Hag én izeldæd a hou stad,
E peh-tra quement el hou Tad.

Dischennet e hoès ag en né,
O na brasset ur garanté!
Aveid hur sehuel belag oh,
Vennet e hoes bout izelloh.

Mé, me zou er pehour cablus,
Ha hui e souffr, ô me Jesus!
Mé é e dorras el lézen,
Ha hui hi heli pèn d'er-hèn.

Hui e ven, ô Salvér, hui-memb
Bout è peh-tra haval doh emb,
Bout goann ha merhuel el omb-ni,
Eit bout surroh a hur gouni.

Eit bout haval doh hou preder,
Hui e zou el d'hai ér misér ;
Mæs hui zou glan, ni ér pehèd,
Guelleit, ô Salvér, hur himbuèd.

Tad éternel, é zégas t'emb
Hou Mab aveit m'hum salvehemb,
Rett-t'emb, ô Tad madeleahus,
Er hræç de honaouet Jesus.

O mamen er gùir garante,
Spered Santel, a ziorhlue,
Reit-t'emb-ni ol ur grèd nerhus
Eit cârein a galon Jesus. J. G.

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton Nº 123

Petra zou enta a nehué,
Ha perac é can en Ælé ?
Perac ehue, ô bugulion,
É laret-hui guet en dasson :
Gloria in excelsis Deo.

Ur voeh caer ha melodius
E lar é ma gannet Jesus ;
Raccé guet joe ha trugaire,
Cannamb ehue guet en Ælé :
Gloria, etc.

Jesus dre é bannedigueah
En dès degasset d'emb er peah ;
Raccé enta, christenion,
Cannamb gredus guet en dasson :
Gloria, etc.

Clasquamb guet er brassan sourci
Mèn é ma gannet er Messi ;
Nezé guet joe ha trugairé,
Ni e larou guet en Ælé :
Gloria, etc.

Ridamb de huèlet er Messi,
Gannet peur èn ur marchaussi ;

Inour, joéius hag a galon,
Ni a larou guet en dasson :
Gloria, etc.

Jesus e guemér hun natur,
Eid omb e za de vout croaidur;
Cannamb enta guet caranté,
Cannamb gredus guet en Ælé :
Gloria, etc.

Eit salvedigueah hun inean
É ma dischennet ag en nean;
Cannamb enta, christenion,
Cannamb gredus guet en dasson :
Gloria, etc.

Deit-é d'hun tennein a visér
Hag a hameu Lucifér;
Raccé guet joe ha trugairé
Ni e gonnou guet en Æle :
Gloria, etc.

Jesus, er vrassan peuranté,
E zisco d'emb e garanté;
Cannamb enta, christenion,
Cannamb joéius guet en dasson :
Gloria, etc.

Ér stad-cé pe huélamb hun Doué,
Câramb èl d'hou er beuranté;
Cannamb attau guet joé ha grèd,
Cannamb ehué guet en Ælèd,
Gloria, etc.

Câramb Jesus, Salvér er bed,
Ha disprisamb en treu crouéet;
Raccé perpet ar er memb ton,
Ni e larou guet en dasson :
Gloria, etc.

Câramb enta Jesus hemb quin,
Hum ramb dehou eit birhuiquin;
Raccé guet joé ha trugaire,
Revou mèlet guet en Ælé.
Gloria, etc.

O men Doué, revehet mélet
Dre guement tra zou ol ér bed!
Racce enta é peb canton
Revou cannet guet en dasson:
Gloria, etc.

Cannamb ol guet hur boehieu,
Sonnamb guet hun instrumanteu;
Cannamb gredus guet en Ælé,
Laramb épad ol hur buhé:
Gloria, etc. *M. Le Mouel.*

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : Nº 110

M'hou salud, croaidur douç,
Én ul léh peur gannet,
M'hou ç'hanàu ar er plous
Aveit Salvér er bed.
Dischen e bret izel
Eid hur salvein,
Ah! d'emb-é bout fidel
D'hou ç'adorein.

N'en d'oh meit ur hroaidur
Pe za d'emb hou sellet,
Mæs er fé hun assur
É oh un Doué parfæt,
Guet en Tad éternel,
Doué ol-buissant,
Guet er Sperèd-Santel
Ingalemant.

Adoramb ol assambl
Ur hroaidur Doué ha dén,
E zisco en exampl
Ag er péh e ordren;
O cadoer admirabl
Hur gùir doctor;
O croaidur amiabl,
Ni hou ç'ador.

Un of zou hou cadoer
Eit predèg d'emb perpet
Disprisein er faus gloër,
Pratiq er battanted,
Peuranté, abocissanç,
Humilité,
Pligein dré bréféranç
Perpet de Zoué.

Péh ur bonheur biniw
Eid omb én hur misér!
Deit-oh, ô croaidur criw,
D'hur goarn doh Lucifér,
D'hun tennein a sclavaj
É lamen,
De reparein dommaj
Hur pehedeu.

O croaidur adorabl!
Astennet, ni hou ped,
Hou teorn secourabl,
Eid hun dihuen ér bed
Doh ardeu Lucifer,
Doh er péhèd,
Rac é omb én dangér
A goeh perpet.

Hui e gassas un Æl
De vugulion suéhet,
Aveit doug er guevel
Penaus e oé gannet,
Ind e zas ol a bêl
Queti-quetan,
Eid offrein d'oh esprea
Ou mad gùellan.

O eurus préferanç,
Avid omb ol tud peur,
E ra d'em assuranç,
Ne glasqué quet en eur,
Ne glasqué meit omb-ni.
Eid ol madeu,
Ni e offr a zevri
Hur baloneu.
*Recueil Pourchasse.*

## GOUIL ER CIRCONCISION.

### BADIENT HUR SALVER.

Ton :

O me Jesus, me ol vad, mem buhé,
Monnét e hrein eitta d'hou lehuine;
Quemér e hret en hanw douç a Salver,
Ha scuil e hret deja hou coaid tiner.

Aveid on-me, coucict d'er pehéd,
E hoes deja, en ur zonnét er hed,
Guet hou tareu glubet ol hou cavel,
Hag hum offret el un oen d'er goutel.

Hou coaid e rid ag en ouaid tinerran,
Andur e hret er poenieu mehussan;
Ha mé, pehour, a houdé pêl-amzer,
Ne bran nitra eit distan hou colér.

Guelleit hui-memb me halon orgueillus,
Rai bêl, allas! e ma chonnet cablus;
Ha groeit n'em bou quin nameit un desir
D'hou quemér hui, me Jesus, aveit scuir.

Rêd-é anfin, a p'en d'on er hahlus,
Aveit golhein me fehedeu mehus,
Ou hassat ol guet er brassan glahar,
Ha guet hou coaid caijein ahoel men dar. J. G.

## ÉN INOUR DE HANW JESUS,

### AVEID ER MEMB SUL.

Ton : Conditor alme.

Hinihue é quemér er Messi,
Degasset a berh Doué d'emb-ni,
En hanw quer caer ha quer bourrus,
En hanhue amiabl a Jesus.

Jesus, hanhue en amiaplan,
Ha d'hur halon en hanw douçan;
Ya, hou ç'hanw, Meaai santel,
E zou douçoh aveid er mel.

Nitra douçoh de vout mêlet,
Nitra douçoh de vout cleuet;
Chongeal én hou ç'hanw, ô mab Doué,
Eid en mean zou ur guir joé.

Jesus, espérance er péhour,
En nemb hou ciah hui er secour;
Na matet oh a p'hou clasquér,
Ha guel oh hoah a p'hou cavér.

N'en dès, ô Jesus, ar en doar,
N'en dès nameit en nemb hou câr
E hel larèt é guirione
En douster a hou caranté.

Rezet de vitin ha de noz,
Quênt me lahour, quênt mé repoz,
Hou ç'hanw santel èm ol œvreu,
A me halon, ar men guêneu.

Me mam, a pe oen ér havel,
E zisque d'ein hou ç'hanw santel;
Jesus, er hræce e houlennan
Ma vou hoah me honz dehuéhan.

Jesus, hui zou hun esperanç,
Hui vou un de hur recompanç;
Beah enta ér bed-men hur joé,
Hag en nean beah hui lehumé. J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Ton: N° 146

Gloer de Jesus, me Salvèr adorabl,
Gloer da Jesus, doh-emb quen truhéus;
P'hou prononçan, hanw douç hag amiabl,
M'inean e sant ur bonheur veritabl.

Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, ami perpet fidel,
Gloer de Jesus, er bed zou ancoehus;
Me droei cain d'oll, pligeadur criminel,
Hou touster-hui ér fin vehé marhuel.
Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, ean é ol espéranç
Er béherion hag en dud maleurus;
É hanw santel e zou ou honfortanç,
Inou hemb quin e cayant assistanç.
Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, é hellet zou hemb par;
Gloer de Jesus ha d'e hanw quen nerhus;
Dirac e hanw Satan memb e counar
E guh spontet het en dôu ag en doar.
Gloer de Jesus, etc.

Gloër de Jesus, er græceu admirabl
En dès seuillet ar m'inean maleurus,
E lar d'ein splann é telian dalhabl
Rein mil bennoh d'em Salvér adorabl.
Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, ean é ol men doustér,
Gloer de Jesus, guet hou e on eurus;
Ean e ven chom eid on ar en autér
Ell me mâguein ha douçat me misér.
Gloër de Jesus, etc.

Gloer de Jesus en dès reit er victoër
D'er ré salvet e zou hermen eurus,
Hag e gannou de virhuiquin é hloër
É creis er joé hag ur mor a splandér.
Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, iuour d'e vam tinér,
Mari zou mam er gristenion gredus;
Aveit gounit calon mam hur Salvér,
Melamb Jesus zou hun Doue hag hur brér.
Gloer de Jesus, etc.

Gloer de Jesus, é hanw caer ha santel
E spont Satan ar é drôn orgueillus;
Mæs d'er hristen zou douçoh eid er mél,
Me ven eit hou hi bihuein ha merhuel.
Gloer de Jesus, etc. J. G.

## GOUIL ER ROUANNE.

Ton : Conditor alme.

Ridamb , christenion gredus ,
Ridamb ol de huelèt Jesus :
Ar hun denhin guet en tri Roué ,
Adoramb Roué ol er Rouanné.
Èl d'hai n'hun nès chet ur stiren
E liguernein a drest hur pèn ,
Mæs ur fé son zou er splander
E zisco d'emb ol hur Salvér.
Dégassamb aveit donæzon
Er sacrefice a hur halon ;
N'en dès chet dober a vadeu ,
Ne houlen meit hur haloneu.
Cassamb hur presanteu de Zoué ,
É lèh en eur , hur harante ,
É leh er myrb , hur pénigen ,
É leh en ezanç , hur peden.
En eur e zisco é ma Roue ,
Hag en ezanç e ma guir Doué ,
Er myrh e ma èl omb guir dén ,
Hag e varhuou é creis er buen.
Hinibue chue guet en tri Roue
É omb bet ol galhuet d'er fé ;
Juiffed ne vet quet ivius ,
Mar adoramb èl oh Jesus.
Hou puguhon er re guctan
En adoras èl roue en nean ,
Ar ou lerh e tas en tri Roué
D'en adorein avel ou Doue.
Er memb Doué e halhue er Juiffed ,
E halhue chue er bayanned ,
Eit ne vou quin mui meit ur pèn ,
Ur memb bugul , ur memb banden.
Jesus , beah Roué hur haloneu ,
Feahet Satan guet é ardeu ;
Streauet er bed hou ranteleah ,
Ha reit d'hou pugale er peah. J. G.

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : Adoramb ol.

Ridet amen, ô hui, tud miserabl!
Quittet hinihue hou toueed dispriaabl;
Amen e cavehet, e creis er guer santel,
Hou Salver hag hou Toué, [Mab eu Tad eternel *(bis)*.

Hellet ol guet gred ha guet couraj
Er scuir quer caer e ra d'oh en tri Maj;
Sauet-e er splander ar er gueth payamèd,
E oé a hir amzér [é creis eu dihoelded *(bis)*.

En neu bobl oé a boudé pêl-amzer
Disparíiet avel dre ur vongoer;
Mæs bermen é hellou chue er bayanned
Adorein er guir Doue [querclous el er Juiffed *(bis)*.

Pobl a Judé, ingrat hag infidel,
Dischennet-oh a hou rang quen huel;
Ha ni pere e za a ligne payannoj,
Ni hun nès receuet [guet Doue hou ç'hérìtaj *(bis)*.

Er huéen spern, liès a p'hi greffer,
E zoug fréh caer ha fréh lan a zouster,
Hag er gue doudosquan e chanj crohen ha dél,
Hag e zoug freh quen douç, [quen huéc avel er mel *(bis)*.

Groamb avel-cé, christenion fidel,
Douguamb fréh mat ha groamb œvreu santel,
Guet eun a vout trohet avel er figuésen
E zougue liès bleu [mæs jamæs ur fréhen *(bis)*.

Gloer hag inour d'oh-hui, Tad éternel,
Hur galw hirraw de vout hou pobl fidel;
Gloer chue de Jesus, hou Mab hag hur Salvér,
Ha d'oh-hui, Speret-glan, [e ra d'emb ol splander *(bis)*.

J. G.

## EID EN AMZÉR A GOAREIS.

Ton : N° 125.

Cleuet, Crouéour caranteus,
Boeh hou pugale hirvoudus,
Ha receuet er pedenneu
E hrant d'oh hag ou yuneu.

Hui e len en hur halonneu,
E huel é mant prout d'er fauteu ;
D'ob e tistroomb a huir galon,
Reit-t'emb enta græç ha pardon.

Guir-é hun nes hes pehet,
Mæs, p'hum banaunamb, pardonnet,
Aveit gloer hou ç'hanhue adorabl
Guelleit hun mean miserabl.

Groeit ma feahehemb hur horveu
Dre bengen ha yuneu ;
Mæs drès peb-tra, groeit, ni hou pêd,
M hum hoarnehemb doh er pehed.

Groeit neoah, ô Drinded divin,
Tri person en un Doue hemb quin,
Ma vou frehus d'hun meaneu
En donæzon ag er yuneu. J. G.

## AR BASSION HUR SALVÉR.

Ton : N° 126

Ansaigneu hur Roué zou arvéz,
Splannein e hra mister er groez,
Doh pehani en dès marhuet
Jesus aveit prenein er bed.

Guet bèg ul lanç ar er groéz-cé
É ma bet toullet e gosté,
Hag en dès scuillet deur ha goaid,
Aveid hur golhein a béhed.

Arrihue-é en termén merchet
Dre Zavid en doé laret :
E vehé deit er Roué a beah
Dré er groez én e ranteleah,

O gueen caer ha figuernus,
Ruet guet e hoaid precius !
Sauet-oh bet d'ur rang ihuel
Pe douchet mampreu quer santel.

O croez eurus en dès douguet
Ar hou tivréh rançon er bed,
Dré-z oh en des feahet Jesus
Er marw hag en ihuern eahus.

Croez, ni hou salud a galon
En amzér ag er Bassion,
Reit d'er ré vat mui a hræceu,
D'er ré fal græce eid ou fauteu.

O Drinded, mamen a vuhe,
Guet en ol beah melet bamde :
Dre er groéz reit-t'emb er victoér,
Hag er fin ul lod en hou cloer. J. G.

---

## AR ER MEMB TRA.

Memb ton.

Ælèd en nean, deit ar en doar,
Ah ! deit ar er manné Calvar,
Eit gobér canveu d'hur Salvér,
Pe ne ven en dud er gober.

Pe daulan mi d'é boenieu,
Pe chongean en é souffranceu,
P'en da me spered d'er Halvar,
Me halon e feut guet glahar.

Sellet, pêherion, doh er stad
E pehani é ma hou Tad :
Ur gouron spern zou ar é bèn
Ha hi plantet bet er vèlen.

É zeulegad e zou chairret,
É faç guet er goaid zou rüet;
Staguet doh er groéz guet tacheu,
É ma ér brassan tourmanteu.

Sellet e gosté digueoret,
Sellet öl é gorv dispennet,
Ha ma ne oufet a galon,
Ne hoès truhe na compassion.

Peb tra hag én neah hag én doar
E zisco anquin ha glahar:
En hiaul, er stired hag el loér,
Guet birris, e guh ou splandér.

Ha té, pèhour cri, ahurtet,
Ne hrès cas na seblant erbet,
Aveit guelet merhuel un Doué
Zou ha Dad, ha Salvér, ha Roué.

Crioh-ous enta a galon
Eid er Juiffed e vourréauïon,
Rac darn a nehai e oueloa
Guet truhé doh-t-hou pe varhuas.

Er ré-zé n'en hanaüent quet
É chongeal e oé faus profet;
Ha té, pehour, te houi pihue-e,
Te houi e ma guir Vab de Zoué.

Quel héa pébed èl e hrès
Doh er groéz hoah en er stagues,
É refresqués é houlieu,
É plantès dònnoh é dacheu.

Mar dé tinerreit ha galon
Én ur hoélèt e bassion,
Ouil ha behedeo guet anquin
Ha ne'behés mui birhuiquin.

Ha hui, ò Jesus, ò men Doué!
A pe achihuein mem buhé,
Reit t'ein er bonheur, me hou pèd,
D'hou mélein e misq en Ælèd. J. C.

## AR ER MEMB TRA.

Ton : N° 87.

Guet goaid Jesus é tivir,
Caiget ahoel hou tareu,
Christenion e zesir
Chelcuèt e dourmanten :
Ni-memb e hra ca offanç,
Er boén e gouéh ar nehou,
Ahoel dre reconnaissanç,
Bihuamb ha marhuamb eit-hou.

Én ur jardin guet glabar,
É galon e zou raunet,
E zouj, e esper, e gar,
Ean e ven ha ne ven quet,
E lar nepas guet dougeanç,
E lar ya guet truhe,
A la fin dre aboeissanç
Ean e varw guet caranté.

Judas en traitour cruel
Er guerh d'e auemised,
Ha dre ur boq criminel
En disco d'er soudardèd ;
Te za, pêhour misérabl,
E sigui en adorein,
Guet ur bêg abominabl,
El Judas, d'en trahissein.

Abandonnet-é d'arraj
Ur vanden tud counaret,
Guet ou zauleu é visaj
É zou flastret ha qnignet,
Æléd, guet hou tivasquel,
Perac n'en det d'er buhein
Doh furi tud quer cruel,
Pe quêntoh d'ou dismantein.

Ind er stuhel guet maliç,
Él er brassan torfætour,
Ha Caif, juj hemb justiç,
Eu trèt él ur blasfemour :
Pe jugeou er bed antier,
Juj hypocrit, t'er gûelou,
Doh en taul ag e golér,
Ar ha goust t'en hanauou.

Épad ma hum sacrefi,
Ol e tant d'en insultein,
Ha Pierr memb er reni
Hag e nah en hanàuein :
Quenteh Jesus guet ur sèl
E zeuhantér e galon,
Pierr en ur meh santel
E oul guet contrition.

Pilat memb e gomparaj
Jesus doh ur multrer bras,
Er bobl e gri guet arraj :
Pas hennéh, mæs Barrabas ;
En drespet d'é innoçanç,
Jesus e zou condannet ;
Dre choej ha dré breferanç,
Barrabas zou delivret !

Ur vanden Juiffèd cruel
En dispen a bébieu,
Prest-é Jesus de verhuel
Guet er bouis ag ou zauleu.
Ah ! peh arraj ha counar !
Arrestet, Juiffed ingrat,
Eid hou salveia, tud barbar,
E rid e hoaid a boullad.

Ur gourón luêm ha cruel
Én e bên e zou plantet,
Hag open e faç santel
Guet scop ha goaid couciet.
Sel er peh en dès d'andur,
Pêhour dallet guet er bed,
Eit paiein ha bligeadur,
Jesus zou quen tourmantet.

Jesus e ya d'er Halvér
Guet é groez ar e ziscoé ;
É groez e oé é gadoer,
Ar nehi e predégué :
Pardonnet-ind, Tad santel,
Ne houyant petra e hrant ;
Groa el-cé, christén fidel,
D'er réral p'he h'offançant,

Ur vanden en anjuh
Hag e gri a bouis ou fèn :
Dischennet hag a zevri
Ni e gredou ol aben .
Dischen e breche forh æz,
En drespet ol d'hou tacheu ;
Mæs er péh en dalh er groez
E zou hun ol pébedeu.

Ah ! naren, a hou suplig,
Jesus ne zischennet quet ,
Achibuet hou sacrefiç
Aveit salvein ol er bed.
Jesus, revé hou promess,
Tennet-ni ol devat-oh ,
Desir hun nes dre hou cræç
De souffrein tout aveid-oh.

Marhue-é , en nean hag en doar
E bra canveu d'ou Hroućour,
Peb-tra e zisco glahar ,
Nameit on-me, queh péhour !
Ah ! me balon miserabl
Zou calettoh eid er vein ,
A pe n'en dé boah capabl
Tourmant Jesus d'em zouchein. *R. Pourchasse.*

---

## CANVEU D'ER GRUCEFI.

Ton N° 67.

Ouilet, men deulegad, ouilet, marhue-é Jesus,
Marhue-e Jesus eid omb, peherion maleurus.

Marhue-e Jesus eid omb, ar er mané Calvar,
Peh calon ne darhou guet chif ha guet glahar.

Tosta, pehour ha dès, consider te labour,
Peb pehèd é hèa groeit zou bet é dorfætour.
Marhue e , etc.

Ah ! n'hum guemérès quet, ingrat, doh er Juffèd,
Te hes reit dorn dehai , te hès ind secouret.
Marhue-é , etc,

Dès doh é dreid ahoel de ouilein te fauteu ,
Ha chonge e mant bet eaus d'e varw ha d'é boénieu.
Marhue-é , etc.

Mar dant ruet d'er goaid e zavir a boullad ,
Te zeh ou golhein guet dar te zeulegad.
Marhue-é , etc.

Eit tennein te zareu ha touchein te galon ,
Ne hès nameit sellet poenien é Bassion.
Marhue-é , etc.

N'en de meit ur gouli ag en treid bet er pèn',
Curunet-é a spern plantet bet er velen.
Marhue-e , etc.

E gorv zou ol hachet, difiosquet é vampreu,
É dreid hag é zourn trézet guet en tacheu.
Marhue-e, etc.

Guet er scop hag er goaid é faç zou dislihuet,
Hu guet ul lanç cruel é goste digueoret.
Marhue-é, etc.

Ah! t'er hrucefi hoah, pehour ha pehourès,
Ha te galon ingrat e chervij d'id de groez.
Marhue é, etc.

Ya, guet er Juiffèd, péherion maleurus!
Bamde é criet hoah : crucefiet Jesus.
Marhue-e, etc.

Eid hou calhuein neoah, é bèn e zou soublet;
É galon zou digueor, é zivréh astennet.
Marhue-é, etc.

Ah! distroeit, e lar-ean, péherion, doh-ein,
Mar hum gonvertissèt prest-on d'hou pardonnein.
Marhue-é, etc.

Ya, ô douç Jesus! chiffet-é ou halon,
Guet anquin ha glahar e criant ol : pardon.
Marhue é, etc.

Pardon, men Doué, pardon a hun ol péhedeu.
Quêntoh merhuel mil gueh eit retorn d'hur fauteu.
Marhue-é, etc. *R. Pourchasse.*

---

## HENT ER GROÉZ.

Ton : № 89.

Christenion carantéus,
Damb ol guet chif ha guet glabar;
Heliamb pas a pas Jesus
É ya guet é groez d'er halvar.
É hoaid e verche oi é baseu,
Damb d'ou golhein guet hun dareu.

QUETAN STATION.

Eit bout deit mat guet er Juivéd,
Pilat eunus, juge heimb justiç,

E gondenn Jesus do honnêt
D'achihue ér groez é sacrefiç.
É hoaid etc.

EIL STATION.

Quentéh él mé ma condannet
Dre er Juifféd cri ha barbar,
Idan e groez ponnér pleguet,
Jesus hi doug bet er halvar.
É hoaid etc.

TAIRVÉD STATION.

Guet trube ha compassion,
Sellamb Jesus-Chrouist hur Salvér
Goanneit dré er flagellation
É coueh idan é veh ponnér.
É hoaid etc.

PEDAIRVED STATION.

Jesus é vonnet d'er halvar
E gavas é vam anquinet,
E hélie, en ur seuill dar,
Bet er halvar he Mab càret.
É hoaid etc.

PUEMVED STATION.

Ind e guemén d'ur perhindour
Rein dorn de zoug é véh ponner;
Nepas eit rein dehou secour,
Mæs aveid hirrat e viser.
É hoaid etc.

HUÉHVED STATION.

Faç Jesus zou goleit a hoaid,
Er Veroniq, calon tiner,
Doh er séhein guet hé mouchêd,
E den guir limage hur Salvér.
É hoaid etc.

SEIHVED STATION.

Jesus, é peb kis burtellet
Guet er Juifféd cri ha barbar,

E gouêh semplet ha vagannet,
É hoaid e verche é léh en doar.
E hoaid etc.

EIHVÉD STATION.

Jesus e sau ha guet truhé
D'er merhèd a Sion e lar :
Ar-u-oh hag ar hou pugalé,
Quêntoh eid ar-n-an, scuillet dar.
E hoaid etc.

NAUVÉD STATION.

Couéh e hra hoah idan é véh ;
Er béh pouner ag er pehèd
Er zisear eid en dairvéd guéh
Betag en douar Salvér er bed.
E hoaid etc.

DECVÉD STATION.

É her de zihusquein Jesus,
Ah! hiaul, cuhet bean hou sclærdér,
Hui, vistr hag absint dongerus,
Eit Jesus changet e douster.
E hoaid etc.

UNECVÉD STATION.

Eid ous é souffr guet caranté,
Péhour ingrat ha miserabl;
T'er stag hoah doh é groéz hamdé
Dre ha fallantéieu dalhabl.
E hoaid etc.

DEUZÈCVÉD STATION.

Doh er groéz é sauér Jesus;
Anjuliet e quênt merhuel.
O momand trist ha glaharus!
Marhue-é eid on zou criminel.
E hoaid etc.

TRIZÈCVÉD STATION.

Ah! sellamb Jesus hemb buhé,
Etre divréh é vam santel :

Groamb eanveu d'er Vam a drohé,
Ramb d'er Mab ur galon fidel.
É hosid, etc.

PUARZECVED STATION.

Sellamb a dost Jesus ér bé,
Ha bihuamb dchou quer fidel,
Ma varhuehemb guet caranté
Ent monnet d'er gloer éternel.
É hosid etc. J. G.

---

## EID EN AMZER A BASQ.

Ton : O filii et filiæ

Christenion, cannamb guet joé
Jesus, roue en doar hag en né,
E aau guet gloer a zan é vé. Alleluia.
Alleluia, (ter).

A berh Satan Salvér er bed,
Laqueit er bé dre er Juiffed,
N'hel quet bout bihuanç er prinhuéd. Alleluia.
Alleluia, (ter).

Hinihue é hra splannein é hloér,
É toug ar er marhue er victoér,
É achihue feahein Lucifer. Alleluia.
Alleluia, (ter).

A vitin mat merhed fidel
E za de dal er bé aantel,
Hag aze e gleu guet un Æl, Alleluia.
Alleluia, (ter).

Perac é clasquet-hui ér bé
Jesus er vamen a vuhe?
Hui er havou é Galilé. Alleluia.
Alleluia, (ter).

Dré Vadelén avertisset,
Deu Apostol en dès ridet,
E huel é ma ressuscitet. Alleluia.
Alleluia, (ter).

Sant Yehan, lan a garanté,
Quênt sant Pierr e za d'er bé ;
Ind e huél splann e ma gouté. Alleluia.
Alleluia, (ter).
Liès epad deu-uiguênd dé,
D'é Ziscipled en hum ziscoé,
Ha peah dehai ol e laré. Alleluia.
Alleluia, (ter).
De Domas n'en doé quet credet
É oé Jesus ressuscitet,
Chetui er péh en dès laret : Alleluia.
Alleluia, (ter).
Guél, ô Thomas, guél me hosté,
Sel me zreid, sel men dourn goudé,
Ha crèd anfin er burhone. Alleluia.
Alleluia, (ter).
A p'en dès touchet é goaté,
Thomas e lar guet ur guir fé :
Hui e zou me mæstr ha men Doué. Alleluia.
Alleluia, (ter).
Eurus en nemb en dès credet
Hemb n'ou des el Thomas guélet,
En nean e veint recompancet. Alleluia.
Alleluia, (ter).
Én de-men quet caër, quer bourrus,
Cannamb guet ur galon joéius :
Gloer, mélauon de Jesus. Alleluia.
Alleluia, (ter).
Guet er vrassan humilité,
Trugaréquamb Jesus hur Roué
E sau hunihue a zan é vé. Alleluia.
Alleluia, (ter). J. G.

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : Ad regias agni dapes.

Christenion, cannamb guet joé,
Jesus hur Roué hag hur Salvér,

E sau hinihue a zan é vé
Goleit a hloer hag a splander.

O marw, mèn e ma ha victoër?
Mèn é ma oueit ha vroudeu luèm?
Feahet e hoès-hi, me Salvér,
Ha draillet a dameu hé flèm.

Naren, ó marw, merh er péhèd
Ha guir douaranes de Satan,
Ne zougeamb mui ba grueldéd
Ha n'hellès mui hur has d'en tan.

Mar e hes perh ar hur horveu,
Ne hès mui perh ar hun inean;
Guet Jesus, Roué hur haloneu,
Ni e sauou de lein en nean.

P'en dé ressuscitet er pèn
É ressuscitou er mampreu;
Er bugul mat hag e vanden
E zeli chom ér memb hèhieu.

Mæs, mar vennamb, ó me inean,
Arrihue un dé en eurusted,
Ha hout guet hur Salvér én nean,
Sauamb a zan bé er pehèd.

Jesus e sau a varw de viw,
Ha Jesus ne varhuou mui quin;
Quittamb hur pehedeu hiniw
Ha ne béhamb mui birhuiquin. J. G.

---

## RIEU EN ASÇANSION.

Ton : Nos 77 pe 73.

Achihuet e hoès hou labour,
Ha douguet e hoès er victoër,
Hiniw guet er hrassan inour,
En nean hou receu eu e hloer.

Ar un trôn cogus azéet,
Hui e huél en doar idan d'oh,
Hag er Sænt e hoès delivret
E ra d'oh biniw mil bennoh.

En neon n'hel güélèt hemb suéhein
Dignecor e zoreu éternel,
Ha hui Doue ha den é vontein
Guet hou Tad ar é drôn ihuél.

Azé ha Belêg ha Patrom,
Eid omb bamde é houlennet
Guet hou Tad er peah ha pardon
En dès hou coaid d'emb méritet.

Ar hou ç'lhs, ô priéd glan,
A vaze hui e seml græceu,'
E ra buhé de bep-unan
Avel en inean d'er mampreu.

A vazé a zob en dangér
Ér gombateu, hui hi dihuen,
Ha d'en nemb e zoug er victoer,
E dres hui-memb er gouronen.

Hui e zou hur pèn, ô Jesus,
Ha hui hur galhue el hou mampreu;
Groeit ma helieheinb gredus
En bent merchet dré hou paseu.

D'óh-hui enta, Salver divin,
Guet en Tad hag er Speréd-glan,
Hag hiniw ha de virhuiquin
Revou rantet er gloer vrassan. J. G.

---

## AR ER MEMB GOÜIL.

Ton : N° 107.

Én dé gouil-men caer ha bourrabl,
Hum daulamb d'er joc, me inean,
Ul lehuine perpet dalbabl (*bis*)
E vou hur recompanç en nean.

Jesus e ya hiniw d'en né,
Feahet en dés er marw spontus,
A zeheu d'é Dad e azé,
D'emb e prepar ur joé padus.

Liès épad deu-ugnênd dé
En hum ziscoas d'é Zisciplèd,
Hag é zoustér e houme
Caloneu e Apostolèd.

Quemén e hra dehai disquein
En aviel de bep-unan;
Mæs gortoz aveid ansaignein
Secour nerhus er Sperêd-glan.

A greis é Zisciplèd suehet
Betag en nean é sàu Jesus;
Doh ou sèl en dès hum guhet
Én ur gogussen liguernus.

Dischennet en dès het izél
Aveit prenein hun ineaneu,
Hag hum sehuel e hra ihuel
Aveit jugein ol er pohleu.

Hinihue é vontein ar é drôn,
A selavèd ean e hra rouannè,
É laq ar ou fèn ur gourôn,
É rant d'er ré varhue er vuhé.

Él ma vont ar un trôn cogus,
Avelcen é tei hoah ur hueh,
Eid inourein en den gredus
Ha gollein er pèhour a veh.

Perpet e tizolo én né
D'é Dad é houlieu calet,
Ha guet hou é houlen bamdé
Er peah en dès d'emb méritet.

Eit stordein hoah en allianç
Étré er pèn hag er mampreu,
Chonget hinihue ér recompanç
Grateit én nean d'hou méritéu.

A lein en nean, guet caranté,
Sellet-ni queih énevadèd;
Degasset t'emb a ziarhlué
Seih donæzon caër er Sperêd. J. G.

## SUL ER PANTECOUST.

Ton : N° 77.

Sperèd Croueour, deit ag en né,
Deit de visitein hun ine,
Deit, hag a hou creaeu carguet
Er haloneu e hoès crouéet.

Hui-e er Sperèd a zoustér,
Donæzon Doue hun Tad tuner,
Er guir vamen a garanté,
En ivl e zouça en iné.

Hui e scuil er seih donæzon,
E scriw lezen Doue ér galon ;
Grateit oh bet d'emh dré en Tad,
Hui hul laca de gonz erhat.

Reit enta sclærdér d'hur squéndeu,
Reit caranté d'hur haloneu,
Ha d'hur horveu en nerh requis
Eit souffrein drougueu a bep quis.

Pélleit doh-emb Satan traitour,
Reit-t'emh er peah, reit-t'emh secour,
Aveid hum hoarn e peb amzér
A zoh flèm er pehèd multrer.

Groeit ma hanaùehemb erhat
Quercloua el er Mab Doue en Tad,
Ma credehemb én oh ehue,
Hui er frèh ag ou haranté.

Gloér d'en Tad en dès hur hrouéet,
Gloér d'er Mab en dès hur prenet,
Gloer ehué d'er Spered divin,
Ha bermen ha de virhuiquin.

J. G.

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : N° 30.

Deit, Sperèd-Santel, ni hou pèd,
Hag, él ar en Apostoléd,
Scuillet ar-n-amb hinihue en de,
Hou sclærdér hag hou carante.

Hemb oh é omb én diovér,
Hemb oh n'en d'omb nameit misér ;
Deit, mamen a hep donæzon,
Deit de rein tuémder d'hur halon.

Hui zou ami en inceaneu,
Hui e zouça ol er poenieu,
Hui-é er hleuèhen ag en nean
E ra cloarision d'en incan.

Hui hun discuëh él lahourieu,
Hui hur honfort én hun dareu ;
Pe losquamb idan en tuémder,
Hui hur refresq guet hou toustér.

Speréd, mamen a garanté,
Visitet enta hun iné,
Ha guet hou crœceu, ni hou pèd,
Carguet calon hou fideled.

Hemb hou secour, ô Sperèd-glan,
É ma mab-dén ér stad tristan,
Pleguet idan houis er hinhuéd
N'en dé meit misér ha péhéd.

Golhet en incan couciet,
Douceit en incan dissëhet ;
Blesset-omb dré hur péhedeu,
Deit de huellat hur goulieu.

Bloteit er halonneu calet,
Tuémmet er halonneu sclasset,
Gathuet en meaneu dissent
Ha tennet-ind ag er goal hent.

Sperèd-Santel, hun ol fianç,
Scùillet enta guet abondanç
É calonneu hou pugalé
En tan-flam ag hou caranté.

Groeit ma hrehemb œvreu santel,
Ma vehemb perpet d'oh fidel,
Ha ma arrihuehemb un dé
En nean bro er guir lebuiné. J. G.

## SUL EN DRINDED.

Ton : N° 107.

O mistér en Drinded santel,
Un Doue hemb quin e tri person !
O splandër guerb hag eternel,
Ni hou ç'ador a huir galon !
Én un Doué glan hag adorabl,
Nag a splander hag a vrasted !
Mæs é vadeu quen admirabl
E chom cuhet dob er sperèd.

Tan enta, me ræson distér,
Soubl idan er fé, me incan ;
Madeleah Doue hag é zoustér
Ne veint guélet nameit én nean.

A viscoah en Tad eternel
E gàr é Vab guet tinërdéd ;
Er Mab e gàr é Dad santel,
Ou haranté zou er Sperèd.

En Tad e hoarn dob en dangér
Er vuhé en dès rell d'emb-ni ;
Er Sperèd glan é peb amzer
Dré é bræceu hur santefi.

Neoah 'Mab en Tad eternel
É huir limaj hag é splander,
En dès vennet ean-memb merbuel
Avelt hun tennein a visér.

Guet en doućan aboéissanç,
Inouramb en Drinded santel,
E vou un de hur recompanç
Hag hul lehuiné eternel. J. G.

## EIHVÉD ER SACREMANT.

Ton : N° 71.

Jesus a han-amb soureiabl,
Quênt ell merhuel,
E hras ag é gorv adorabl
Ur boéd santel :

Précieusset un donæzon !
Cannamb ihuel :
Gloër de Jesus, Roué hur halon,
É zischen quen izel.

Er bara e change a sustanç
Avel er guin,
E za de vout, dré e buissanç,
É gorv divin :
Doue memb ei iar : tâu, me ræson!
Cannamb, etc.

Pe gonsaer er bétég aben
E ma presant
Jesus, hur Salvér, Doué ha dén,
Er Sacremant:
Sentem e bra doh peherion.
Cannamb, etc.

Jesus e zou é peb Hosti
Lan a vuhé ;
É garanté er sacrefi
Eid omb bamdé :
O mirael a gompassion !
Cannamb, etc.

Mar dér a torreiu en Hosti
A béhieu,
Jesus e zou e peb hani
Ag en tameu,
Hemb andur marw na passion :
Cannamb, etc.

Ni e remerq ér sacrefiç
Bara hemb quin ;
Ne huélamb nitra ér Halip
Nameit er gûin.
D'un Doué euhet mélation :
Cannamb, etc.

Ne vern quet ped e gommuni,
Receu e hrant
Jesus a beh é peb Hosti
Er Sacremant.

Péh madeleah, christenion !
Cannamb, etc.
Mæs étré-z-hai péh differanç
Pe receuant;
Ha peh quen dishaval santanç
E veritant,
É hobér ur memb action!
Cannamb, etc.
Er ré vat e gav ou bonbeur
Er Sacremant,
Er re fal e gav ou maleur
A pe dostant
E goal stad d'er gommunion.
Cannamb, etc.
Jesus d'er gristenion fidel
E zou buhé,
D'er ré zou er péhed marhuel
Ur marw nehué;
Ind e refresq é bassion.
Cannamb, etc.
Racce', péhour, quênt hum avanç
Doh taul Jesus,
Examinet hou couscianç;
Mar d'oh cablus
Netteit-hi é covézion.
Cannamb, etc.
En Ælèd guet respet e grein
Pe gontamplant
Majesté Jesus Doue ha den,
Er Sacremant:
Ind e gondaun hur yeinnion:
Cannamb, etc.
Pe gav Jesus é bégeadur
E chom guet n-emb,
Hag e rein d'emb eit mâgadur
E gorv een-memb;
Guet pe ha consolation
Cannamb, etc.

N'helloh quet gobér davantaj ,
O Roué a bloer ,
Avcit bout hui-memb hur partaj
En hur misér :
Racce guet obligation
Cannamb , etc. *R. Pourchasse.*

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : Chelcuet ur Person

Stouyet ar men deulin, m'hou ç'ador , ô men Doué ,
Idan en apparanç cuhet e gùirioné ;
Me halon a beh caer idan oh zou soublet ,
Rac pe aellan hou cloer e sempla me sperèd.

En deulegad , en dourn hag en lead e fari ,
N'en dès nameit er fe e zeltamb heh ,
Me gred é ol er peh en dès laret men Doué ,
N'en dès nitra surroh , ean e er guirione.

Ar er groéz no guhas meit é natur a Zoué ,
É natur memb a zén e guh amen ehué ;
M'en banâu reih neoah a vêg hag a galon
Hag avel el lair mat, me houlen er pardon.

Hemb guèlèt èl Thomas gouli dôn hou costé ,
M'hou ç'banâu hemb arvar amen aveit men Doué ;
Groeit neoah ma credein a ze de ze sonnoh ,
Ma crihuet m'esperanç ha m'hou càrein muyoh.

O Mistér e hra d'emb chongeal son ér halvér ,
Dara biw , mdgadur mab-den en é viser ,
Aveit m'inean perpet revehet er vuhé,
Groeit ma cavou perpet en oh he lehuiné.

O Jesus , me Salver ba mamen a burtèd ,
Me zou ur heih péhour , golhet-me en hou coaid ;
Rac un dapen hemb quin ag er goaid-cé quer pur
E hel gùellat er bed ag e gouciadur.

O Jesus e huélan cuhel ér Sacremant ,
Groeit ma hellein en oh imbèt lorrein me hoant ;
M'hou cuclein face-oh-face ér baraouis un de ,
Ha ma hrei er gùél-ze me joe ha lehuiné.

## CANNEN ARAL

**A ZIVOUT ER MEMB COUIL.**

Ton : Nos 44, 77, 78, *pe* Conditor alme siderum.

Eid omb-ni, Mab en Eutru-Doué,
Hemb quittat tu deheu é Dad,
Ar en doar e guemer buhé
Hag e varhue a volante vad.

Étal bout guerhet d'er Juifféd
Dré Judas en disciplé multrer,
Ean hum ras d'é Apostoled
Idan seblant bara dister.

Cuhet idan en apparanç
Ag er guin él ag er bara,
Jésus e ra d'emb é sustanç
Ha ne vanquamb mui a nitra.

Brér d'emb ér hreu pe oé gannet,
Ér gommunion hur guir bihuanç ;
Hur rançon, a p'en dés marhuet,
En nean é vou hur recompanç.

Ni hou salud, Hosti sacret,
E zigueor en nor ag en nean ;
Goasquet-omb dré vrézel calet,
Reit nerh ha secour d'hun inean.

Gloer épad un éternité
D'un Doué hemb quin é tri person,
Pehani e dennou d'en né
Ni ol é huir servijerion. J. G.

## PUEMVÈD LODEN.

Cannenneu én inour d'er Huérhiès ha d'er Sænt.

### GOUILIEU ER HUÉRHIÈS.

### GOUIL-MARIA EN AVENT.

Ton Conditor alme.

O Doué ! mamen ol er madeu,
Na pinhuiquet donœzoneu
E hoes scuillet é peb-amzer
Ar Vari hur mam quen tinér !

Dén ne za er bed-men divlam ;
Cablus oi a behèd Adam,
Conceuet omb dre hur mameu
Ér vouillen ag er pehedeu.

Doh er pehèd original,
Hui hemb quin, ó Guérhiès santel,
E zou bet dré ur bræç hemb par
Goarantet dré en Doué hou car.

Avel ma hueler ur rosen
Én dreinèg é sebuel hé ten,
Elcen chué en hou cueler
E splannein é creis hur miser.

Dant er serpant quen dangerus
N'en dès guellet ar mam Jesus
Seuil é velim hag ampouison,
Na biscoah couci he halon.

Hi e Guerhiès er guerhiesèd ;
Biscoah n'en dè bet ér pehèd,
Chetui perac é lausq ardran,
Memb er merhèd er re purran.

Ar en doar é ma ou Mæstrès,
Hag én nean é vou ou Rouannès ;
Tro-ha-tro d'he zrôn ligüernus
Un dé guet-hi e veint eürus.

Eurussoh memb eid en Æled
E zou é dirac Doue perpet ;
Mari, Guerhies ha Mam de Zoué,
En doug étre hé digosté.

O Mari, hui zou hur Rouannès,
Bean ehue hun Avocades ;
Hui e houi e omh peherion,
Goulennet aveid omh pardon.

D'emh-ni, conceuet er pehed,
Degasset hean Salver er hed,
Aveid hur goarn a zoh en tan
E hueh deja eid omh Satan. J. G.

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : Quàm pulchre graditur.

Pihue-e enta honnen, Æléd, laret d'ein-mé,
E sau ag en deserh avel er goleu de?
Æled, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur.

Ol hugale Adam, quentéh m'ou dès buhé,
E zou, dre er pehed, duet én ou ine ;
Penaus honnen, hi hé hunan,
N'en de bet idan perh Satan?

Caerroh paud ha guennoh eid ur flourdelisen,
Étre merhed Adam é splan er hroaidur-men!
Æled, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur!

De noz, el loer e splan é creis en tihoéléd ;
Honnen, mui eid el loér, e daul splander ér bed :
Æled, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur!

Peb unan en bum huél én ur rioten sclêr :
É creis mean honnen lumaj Doue e buélér :
Æléd, na caerret ur hroaidur !
Glan-é a bep couciadur !

EN ÆLÉD.

Cannet a bouis hou pèn, cannet pobl ag en doar ;
Digouchet-zou hunhue ur burhud hemb e bar :
Gouyet e ma er broaidur-zé
Crouéet aveit bout mam de Zoué.

Penaus e tostehe er pêhêd d'hé inean ?
Hi e flastrou un de guet he zroéd pèn Satan ;
Pobl ag en doar, caerret ur broaidur !
Glan-é a bep couciadur !

Cannet, pobl ag en doar, cannet guet en Æléd,
Cannet el omb en nean, ér puar born ag er bed ;
Cannet : inour, gloer d'er hroaidur
Zou crouéet hemb couciadur !

EN ÆLÉD HAG ER BOBL AG EN DOAR.

Aveid oh, ô Mari ! hur halon hag hur han :
Ni hou cârou ér bed, ni hou cârou én nean ;
Ni e larou : inour perpet
D'er Huérhiés glan a bep pêhêd !

*M. Le Joubioux.*

---

## GOUIL ER CHANDELOUR.

Ton. N° 20.

Ah ! piw ne vou suéhet ? un Doué hum hra Hosti ;
Groeit en dès el lézen, can é biég idan d'hi.
Jesus deit d'hur prenein e goussant bout prenet,
É vam quer pur e za de vout purifiet.

Él er mameu aral, Mam ha Guerhiés perpet,
Ne za ebue d'en tampl meit d'en amzer merchet :
Perac é tougeh-hui mont él leh santel-zé,
O hui e oe deja santuér buhue un Doué ?

Ar un autér hemb quin en hum offr tair Hosti ;
Er gloer a hé furted zou offret dré Vari ;
Jesus e sacrefi é vampriguen finér,
Ha Simeon e varw guet joe doh bur Salvâr.

Allas ! guet a blaniér e drezou hou calon !
Gannet-oh eit souffrein , hou ç'anquin e vou don ;
Guerbiès , en oenig-cé, càret guet tiuerdèd,
E laquou en Autér de rùein guet é hoaid.

Jesus e sacrefi e vamprigueu dister,
El aveid hum zuehat doh e varhue er Halvér ;
Mæs pe vou en é vent e scullou ol é hoaid ,
Aveit golhein er bed couciet d'er pehèd.

Gloer d'en Tad , ha d'er Mab ha d'er Sperèd-Santel ,
D'un Doue e tri persou revou gloer éternel ,
Chervigeamb a galon hunhue en Eutru Doué ,
Ha ni e vou eurus en ol eternite. J. G.

---

## GOUHL-MARIA MERH.

Ton Conditor alme.

Hum daulomb ol d'en douçan joe ,
Hunhue un Arhæl a berh Doue
E lar d'emb e ta hur Salvér ,
Aveid hun tennein a visér.

Couehet e oemb er stad tristan ,
Dre laut Adam , hun tad quetan ;
Eid hur sehuel , dre garanté ,
Doue e zischen a lein en ne.

Mab Doue ha Doué a ol viscoah ,
E ven hiniw , dre vadeleah ,
Donnèt de vout den el omb-ni
Etre digosté glan Mari.

Sujet d'er marw ha d'er miser ,
Ean e varhuou eid é vreder ,
Hog ert golhein guet è hoaid pur
Er bed ag e gouciadur.

En hani n'hel er bed quemér
En hum chair én ur horv distér ;
Aveid hur gouni ol de Zoué
Ean e chom en hur misq bamdé.

D'er Mab e za eid hur prenein ,
D'en Tad er ra eid hur salvein ,
Querclous èl d'er Speréd-Santel
Revou rantet gloer eternel. J. G.

## GOUIL SEIH GLAHAR ET HUÉRHIÈS.

Ton : 96, 97.

Én he sàu er vam a hlahar
É hars er groéz e seûilé dar :
Tre ma oe he Mab spignet,
He halon hum zeuhantéré
Dre en anquin lng en distè,
Guet ul lanç é oe trezet.

O na tristet ha glaharet
E oé er Vam-cé beniguet !
N'hi doé meit ur Mab hemb quin ;
Hi e ouilé, e hirvoudé,
Mam tinér, étré ma huelé
Poénieu hé Mab divin.

Pihue é en dén ne ouilehé
Ar Vam Jesus p'hi guelehé
Én ur gloès quen anquinus ?
Pihue e fehé refus canveu,
Ha pêh lagad refus dareu,
D'é Vam e ouil de Jesus ?

Hi e huél, eid hur pehedeu,
Jesus é creis en tourmanteu,
Ha guet en tauleu malet.
He Mab douç, ol joe hé halon,
Hi er guél hemb consolation
E andur ur marw cálef.

Mam, guir Vam er garanté,
Groeit ma vein el oh én disté,
Ha groeit ma ouilein guet-n-oh;
Groeit ma santein un tan poéhus
Dré me harante doh Jesus,
Eit plegein dehou muyoh.

M'hou péd, Mam santel, plantet dôn
Én diabarh a me halon
Goulieu hou Mab càret ;
Groeit ma vein lodéc er poénieu
En dès souffret eit me fauteu,
Eit ma vein un de salvet.

Groeit ma ouilein a huir galon
Ar varw Jesus hag é bassion,
Bet er fin a mem buhé.
Chomel guet-n-oh é hars er groéz,
Ha partagein aze hou eloés,
E zou desir me ine.

Reit t'ein er hræç de zoug me hroéz,
De vout guet hou Mab én e hloés,
D'hum guhein én é goste;
Groeit ma cârein e houlieu,
Ma cavein me joe er hroezieu,
Hag e goaid hou Mab bamdé.

Guet eun ne losquehen en tan,
Pe jugeou hou Mab peb-unan,
O me Mam, dihuennet-mé.
En ær a me marhue, ô Jesus,
Laret d'hou Mam caranteus
Me zennein guet hi d'en né. J. G.

---

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton : N° 87, pé Guet goaid Jesus é tivér.

Er vam santel é glahar,
É huelèt hé Mab ér groéz,
Én e hoaid e gaigé he dar,
É dourmant e hra he gloés :
Eit diw galon e hum gâr
Double martir anquinus !
Jesus e souffr er halvar,
Mari e souffr eit Jesus.

O peh un disconfortanç
Eid ur vam carantéus,
Guélèt he Mab e souffranç
En ur stad quen truheus!
Drest hi é ma e verhuel,
Doh he zreid é hoaid scuillet !
Avel guet ur glean cruel
He balon e zou trezet.

Péh calon assès barbar
E bellou refus daren
D'ur vam santel é glahar,
Semplet én he zourmanteu.
Ah! penaus refus quemer
Santimanteu a druhé
Doh Mam hun Doue, hur Salvér,
En un abym a distré!

Jesus, eid hun délivranç,
E sacrefi e vuhe;
Mari, guet hou e souffranç,
E gonsacr hé harante.
Aveid omb, tud criminel,
É varhue Jesus doh er groëz;
A gaus d'emb é vam santel
É chom semplet guet er gloës.

É varhue e oé necessér
Eit salvein er belerion,
Ha Mari e houié sclér
E aquitté ou rançon:
Truhé doh tud miserabl
Hi laqua de gousantein;
Mæs é boën epouvantabl
Hi laqua de vagannein.

Hé zruhé doh-emb e lar
Cousantein d'é bassion;
Mæs er guélet ér halvar
Eit hi zou un tarh calon;
Guélet hé Mab é verhuel,
Pé hur guélet ol collet!
Guet truhé er Vam santel
Eid omb en dés ean offret.

Guerhiès Vari, Mam santel,
Ha mamen a garante,
Hui zou pur, mé criminel,
Reit-t'ein lod a hou triste:
Groeit ma santein hou clahar,
Aveid ouilein me fauteu:
Eurus mar guellan guet dar
Golhein ol me febedeu!

Groeit d'em halon miserabl
Changeın eit retorn de Zoue ;
Rein d'em Salvér adorabl
Caranté eit carante ;
Ma santou anfin ur bless
É santé nezé Jesus ,
Ma poussein guet gloés hemb cess
Huannadeu caranteus.

Hou cloés, Guerhiés charitabl ,
E zesiran partagein ;
Doh troéd er groez adorabl
É fal d'ein guet-n oh ouılein ;
Scüil inou hemb cessein dar
Guet er choüj men anquinus :
Me zou bet caus d'hou clahar
Ha de varhue hou Mab Jesus.

Revou me ol retrançg
Croéz Jesus, a pe varhuein ;
Revou me ol esperanç ,
Marw Jesus eit me salvein.
Pe zei d'em horv miserabl
Achihue é driste buhé ,
Gathuet , Salvér adorabl ,
M'inean d'hou prosperité.

*Recueil Pourchasse*

---

## VISITATION ER HUÉRHIÉS.

Ton — N° 13

Pe gleuas Mari guet en Æl
É conceuze Salvér er bed
Dre vertu er Sperèd-Santel ,
Hi e gessas d'Elisabeth ,
Bean er guevel ,
Hag hi salud en ul laret :
Magnificat anima mea Dominum ,
Et exultavit spiritus meus.
Suéhet d'ur mystér quer santel ,
Ha d'en inour a vout choeget

A berh Doué en Tad éternel
Eit bout mam d'e Vab benniguet :
O rang ihuél !
Me sperêd zou ol ravisset,
In Deo salutari meo.
Quia respexit humilitatem ancillæ suæ.
Me mès bet hum sellet attàu
Avel matéh en Eutru Doue ;
Hemb quin merit me en hanau,
Ean e æl doh m'humilité.
O choege em sàu
D'en inour a vout Mam de Zoue.
Ecce enim ex hoc beatam me dicent omnes generationes.
Quia fecit mihi magna qui potens est
Doue ol-bussant, hag ean e hel
Gober nitra guel ém andret ;
Rac dré hræç er Spered-Santel
E vein Guerhiès ha Mam perpet.
Gloer éternel
Ha mil trugairé d'e vrasted !
Et sanctum nomen ejus.
Et misericordia ejus a progenie in progenies.
Doué en Tad guet trube e sel
Doh atad er péhour malcurus,
Hag eit salvein tud crimnel
E ra é Vab caranteus ;
Hag ean e hel
Rein nitra guel aveit Jesus ?
Timentibus eum.
Fecit potentiam in brachio suo,
Er ré e vihue én e zougeanç
Ne hel jamæs ou ancoéhat ;
Mæs ean e zispleg e vangeanç
Ar er-re superb hag ingrat ;
Guet abondanç
Ean e ra græceu d'er ré vat.
Dispersit superbos mente cordis sui.

Deposuit potentes de sede.
É joeieu en nean, Lucifer
Hag e gansorted revo'let,
E santas pouls rust é golér,
Guet brassoni é oent dallet;
A greis er gloer
En abym é mant bet taulet.
Et exaltavit humiles.
Esurientes implevit bonis,
El d'hai m e oe miserabl,
A bep mad santel dibourve,
Couchet ag er rang inourabl
A vont heriterion de Zoue:
Dorn secourabl,
Hun Tad hur zeu a beurante.
Et divites dimisit inanes.
Suscepit Israel puerum suum:
Receuamb un Doué damboner
Goude m'hun nès quehet souffret
Idan er bouis a hur miser,
Guet en anemis burtellet:
Er Roue a hloer,
E zegas d'emb er peah ér bed.
Recordatus misericordiæ suæ.
Sicut locutus est ad patres nostros
Eid accomplissein er promes
En doe groeit d'hun tadeu quetan,
De dennein er bed ag er gloès
É quemer ur horv hag mean.
Eit rein hemb ces
Græceu pinhuiq de bep-unan,
Abraham et semini ejus in secula.
Gloria Patri, et Filio,
Laquamb dalhabl én hur mimoér
É ra d'emb er hræceu brassan,
Ha mar da d'emb doug er victoer
Ar anemised hun mean,
Rantamb ol gloér
D'en Tad, d'er Mab, d'er Sperèd-glan,
Et Spiritui sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper
Jesus Mab Doué, Doué eternel;
Querclous el en Tad a viscoah,
Querclous él er Speréd-Santel.
Eid hur sehuel
Bet eurusted e ranteleah,
Et in secula seculorum. Ameu. *R. Pourchasse.*

## AR ER MEMB TRA.

Ton N° 77

Guir servitérion de Vari,
Joéntamb hur boéh doh hé hani,
Hag aveit trugairequat Doué,
Avel hur Mam laramb ehué:
Me inean e ra gloer de Zoué
Ha me speréd e zou er joé;
Mæs én ur joé glan ha tinér,
É joé men Doué zou me Salver.
N'en d'on nameit ur gueih vateh,
Hag ean em sel guet madeléh;
Dre mé ma doh-on truhéus,
Ol en dud em galhuou eurus.
En Doué e hra er pêh e gar
En des groeit eid on treu hemb par:
É hanhue e zou un hanw santel
Ha càret guet en dud fidel.
É vadeleah guet caranté
Ag en eil rumad d'éguile,
E scuil bamdé græceu liemb par
Ar en nemb en douj hag er hàr.
Sauet en dès é vreh nerhus
Eit dismant en dud orgueillus,
Péré hum sàué a spered
Drest ou bredér ha hoérezèd.
D'en nemb e oé bras bag ihuél
Eau en des groeit dischen izél,
Hag ar en trôneu ihuellan
Sauet en dès er ré vihan.
Reit en dès er madeu brassan
D'er gueih peurion en devoé nan,

Hag er pinhuiq, é zorn goulé,
E zou couchet er heurante.

Reccuet en dès e groaidur,
Israël é huir servitour,
Ha dré chonge ag e vadeleah,
Reit en des d'emb er Roué a beah.

Dalhet en dès d'er promesseu
En dès groeit d'hur hetan tadeu,
De Abraham ha d'e ligne,
É rehé d'emb e Vab un de. J. G.

---

## GOUIL-MARIA CREIS-ÆST.

Ton : N° 20.

O hui e chom én néan, cannet guet mêlodi,
Én de-men a driomfl eid hou Rouannes Mari,
Én dé-men m'en dès bet, arlerh er marw douçan,
Er Mab sauet é Vam ar en trôn ihuellan.

Guérhiès, nag a vadeu ar n-oh en des scuillet!
Quement tra zou én nean eid oh zou displéguet:
Er Mab e hoes cuhet étre hou ligoste,
Ar un trôn liguernus hou sau hinihue en de.

Idan sehlant un dên nezen en hum guhe,
Hinihue é huélet splan hou Salver hag hou Toué:
Hui e hoés er mâguet guet fréh hou calon pur,
Ean hum ra d'oh ean-memb hinihue eit mâgadur.

O brasset ur bouvoër e hoès-hui bet guet Doue!
Péh græceu ar en doar ne scuillet-hui bamde!
En nean a drest er Sænt hag a drest en Ælèd,
N'en dès a drest hou trôn nameit trôn en Drinded.

O hui zou azéet étal hou Mab Jesus,
Rouannès, hur cheleuct a hou trôn liguernus;
Hui hur hâr, Mam tiner, ni zou hou pugale,
Hag hou Mab, ó Guerhiès, e hra hou volanté.

Gloer d'en Tad en des bet choéget er vam santel,
Gloer d'er Mab en dès bet hi sauet quen ihuél,
Gloer d'er Sperèd Santel en des-hi goarnet glan,
Hag inour de Rouannès hag en doar hag en nean.

J. G.

## AR ER MEMB GOUIL.

Ton . Aurea luce ; pé Tandem laborum.

Pihue e huélao-mé
Splannoh aveid er stirèd ,
É sebuel d'en ne
Ar zivaskel en Ælèd ?
Ne farian tam ,
É creis en triomfl douçan ,
O Mari , me mam ,
Ya, hui-é e remerquan.

Doué memb e zisehen
A ziar e drôn rhuel ,
E laq ar hou pèn
Er gourôonen etarnel ,
Hag én é halæs ,
Dirac ol é vugalé ,
Hou salud Rouannès ,
Ag en doar èl ag en né.

Quentéh ne gleuér
Nameit er musiq douçan ,
Én ur joé tinér
Er Sæot hag Ælèd e gan :
Revou gloer d'oh-hui ,
Merh, pried ha Mam un Doué,
Gloër d'oh , ô Mari ,
Épad en éternité.

Rouaonès, péh maden
N'en dès ar-n-oh Doué scuillet !
Ol e drezorieu
Dirac oh zou displéguet ;
Gloër enta d'oh-hui ,
Merh, pried ha Mam un Doué,
Gloer d'oh , ô Mari ,
Épad en éternité.

Canoamb-ni ebué ,
Memb é creis ur vro a zar ,
Ha guet en Ælé ,
Laramb , ô pobl ag en doar :
Revon gloer d'oh-hui ,
Merh, prièd ha Mam un Doué,
Gloër d'oh , ô Mari ,
Rouannès en doar hag en né.

Me Mam , péh maden
N'en dès ar-n-oh Doué scuillet !
Ol e drezorieu
Dirac oh zou displéguet ;
Gloër enta d'oh-hui ,
Merh, prièd ha Mam un Doué ,
Gloer d'oh , ô Mari ,
Épad en éternite.

Mari , Mam tinér ,
Guet Jesus hou Mab divin ;
Én ur mor a hloer
Beah eurus de virhuiquin ,
Neoah astennet
Hou teourn d'hou pugalé ,
Hag ou secouret
De honnèt guet-n-oh d'en né.

J. G.

## GOUIL MARIA GUENHOLON.

Ton : N° 77.

Hinihue é ma gannet Mari ,
Hinihue enta inouramb-hi ,
Hag a p'en d'omb hé bugalé
En hum daulamb d'en douçan joé.

P'en dé gannet bur mam tinér,
É tel Jesus imbér amzér,
Ni e huélou er Roue a beah
Gorteit guet quement a hirreah.

Doue er vamen ag er græceu
E scuil deja ol e vadeu
Ar en hani en dès choéget
Aveit bout Mam é Vab càret.

Ha Mab Doué, en hiaul a justiç,
Guet ur splandér vras e hoarnis
Er verh glan e zell quemer
Aveit Mam he Doue, hur Salvér.

Splannet ne zeli bout Mari
Aveit diguemér er Messi,
Mab uniq en Tad éternel
Étre hé digosté santel!

Guet a vistérieu cuhet,
Ér Merh pur zou hiniw gannet!
Er gouss enng-cé distér
E scuillou glau én hé amzér.

O Merh santel, Merh benniguet,
Lan-oh a hræç hou Toué perpet,
Condeuet ha gannet-oh pur
Hemb un distér coucladur.

Pedet hou Mab, Guérhiès Vari,
D'hul lacat ehué d'hou ç'heli
Én hent eurus e gass d'en ne,
Eit ma vehemb guet-n-oh un dé.

Méritet hun nès punition,
Jesus, goulen e hramb pardon;
Dre vérité hou Mam càret,
Græç de vugalé glaharet!

Eit ma helléhemb hou receu,
O men Doué, en hur haloneu,
Golhet-ind a goucladur,
Ha groeit ma veint santel ha pur. J. G.

## CANNENNEU ARAL ÉN INOUR D'ER HUÉRHIÈS.

Ton : Air connu.

En oh hur honfianç
E laquamb, Mam de Zoué,
Reit d'emb hou ç'assistanç
Épad ol hur buhe ;
Goulennet, Guerhiès pur,
A pe vehemb juget,
Er hræç, ni hou conjur,
Ma vehemb ol salvet. *R. Pourchasse.*

---

Ton : N° 77

Salud, ô Mari, Mam tiner,
Hur mam avel Mam hur Salver,
Hui e zou boquet er parqueu,
Boquet lys en devalenneu.

Avel el lys e creis en drein,
Hou cuelet e hrèr è aplannein,
É peb amzér glan ha divlam,
Drest er merhed deit a Adam.

Conceuet hemb coueiadur,
É peb amzer guet pligeadur,
Doue e scuillas ar-n-oh græceu
Hou colan a zoneizoneu.

Ean e gassas d'oh un Arhæl,
Ha dre hræç er Spered Santel,
Hui e zouguas Salvér er bed
Hemb ne hanaueh a hried.

Hemb ne hoès collet hou euerhtèd,
Deit de vout Mam Salvér er bed ;
Hui e hoès épad hou puhé
Groeit è peb tra è volante.

Hui e zou bet lan a hræceu,
Er seuir ag en ol vertuyeu ;

Ha sanet-oh hinihue en dé
Drest en dud, er Sænt, en Ælé.
Tanhouett enta en eurusted,
Mam de Vab Doué Salvér er bed,
Merh cåret en Tad éternel
Ha pried er Sperêd Santel.
Ha neoah a hou ranteleah,
Cheleuet, Mam a vadeleah,
Boeh queih bugale forbannet,
Dre behêd Ev deshéritet.
Hui-é hun doustér ha buhé,
Hag hun esperanç arlerh Doué;
Ag en devalen a zareu,
Ni e gass d'oh hur pedenneu.
Étal hou Mab én e balés,
Hui e zou hun avocadés,
Lausquet hou sellæu a druhé
De goueh ar hou queih bugalé.
Hag arlerh hur forbannereah,
Én nean, ó Mam a vadeleah,
Discoeit d'emb-ni hou mab Jeaus,
Er freh a hou Corv precius. J. G.

---

## EN AVE MARIS STELLA.

Memb ton.

Ni hou salud, stiren er mor,
Ag en nean hui e zou en or,
Perpet Guérhies ha Mam de Zoué,
Ni hou salud guet caranté.
P'en dès en Æl hou saludet,
En hanhue a Év zou bet changet
En hanw tinérroh a Vari,
Er guir beah enta goarnat-ni.
Torret liameu er ré fal,
Dégasset sclerdér d'er re dal,
Pelleit a zoh-omb hun drougueu,
Ha goulennet ol er madeu.

Discoeit-t'emb ol e oh hur mam,
Dre-z-oh e zou glan ha divlam,
Rebligeou guet hou Mab receu
Guet madeleah hur pedenneu.

Groeit, ó hui Guérbiès hemb hé far,
Douçan merb zou bet ar en doar,
Ma vibuehemb ér bed divlam,
Douç a galon, pur el hur Mam.

Reit-t'emb enta ur vubé glan,
Ha laqueit-ni én hent aurran,
Eit ma vehemb perpet eurus
Én ur buelet hou Mab Jesus.

Gloër revou d'en Tad hur Hrouéour,
De Jesus hur Salvér, inour,
Querclous èl d'er Sperèd-Santel,
D'ou zri revou gloer éternel. J. G.

---

Ton : Elle est ma mère.

Hi-é me Mam,
Perac n'hi hârehen enta ?
Me halon ne gârehe tam,
Pe ne gârehen Maria.
Me ven larèt a voéh ihuel :
M'hon cârou, ó Guerhiès santel!
Rac hui e zou me Mam.

Hi-e me Mam :
Guet-bi é on cârет enta;
Naren ne més de zougein tam
Mar cheleuan doh Maria;
Mari e sel doh me misér,
Eid on hé halon zou tinér,
Rac hi e zou me Mam.

Hi-é me mam :
Jamæs n'hi ancoéhein enta;
Pe vou ar me halon ur sam,
Me zei de chapél Maria;
Me larou dehi me foénieu,
Marije sehou men dareu,
Rac hi e zou me Mam.

Hi-é me mam :
Jamæs n'em ditezou enta;
A beah guet Satan ne mes tam,
Guet me Mam ne zougean nitra;
Hi e ra d'ein nerh ha sclerdér
Eit feahein ardeu Lucifer,
Rac hi e zou me Mam.

Hi-é me Mam :
M'er grata, epad mem buhe,
Naren, jamæs n'arsauein tam
Ag en dout eit-hi carante.
Ya, guel vehe guet-n-ein merhuel
Eit displige d'oh, Guerhies santel,
Rac hui e zou me Mam.

Hi-e me Mam :
Penaus n'hi hârehen enta?
M'hi har, a vubé n'em bou tam
Pe ne gârein mui Maria;
Pe dorrou hameu m'inean,
Me larou én ur mont d'en nean;
E han devat me Mam. *M. Le Joubioux.*

---

Ton : N° 10

***Discan.***

Groamb brézel d'er bed, de Satan,
Sauamb ol enep d'ou lorbaj!
Jesus memb e ra d'emb couraj,
Mari hur sel a lein eu nean;
Ur gourón caer vou hur partaj
E dorn Mari en hi guelan. *(bis)*.

Ne zougeamb quet bout é brézel
Idan baniel hur Rouannès pur;
Cavet hun nès un dihuen sur,
Mar caramb hi béli fidel.

Damb guet un hardéhtèd santel
Én arben d'hun anemisèd;
De guemer nerh n'ou lausquamb quet,
Groamb dehai brézel éternel.

Tud eumis, tud lau a zougeaue,
Dirae en diaul penaus creinein ?
Mari e hellou hoah flastrein
Pèn anemia hou ç'innoçanç.

Calon Mari, hou Mam tiner,
Hou ç'hèli en ol dangereu,
Hag hé zorn a zan hou paseu
E zistro laceu Lucifér.

Creinet enta én he fresanç,
Creinet spered fal ha traitour;
De Vari ur guir servitour
Ne zougeou quet mui hou puissanç.

Satan, me hra goab a furi
Te ganaorted lous ha mehus;
Me ven reiu ur galon gredus
De galon Jesus ha Mari.

Nitra ne hrei d'ein mui fari,
Nag er bed nag e vanté;
Me guérhou d'en éternite
Guet ansaign Jesus ha Mari. *M. Le Jeloux.*

---

Ton : N° 12

Me gleu ur voéh douç ha tinér
Hag e lar d'ein e peb momand :
Croaidur peur, é creis ha viser,
Sel doh-ein me zou ol-buissant.

O Mam santel,
Guerhiés fidel,
Hui e houlen hur haranté,
O Mam santel,
Guérhiés fidel,
Eit mat é omb hou pugalé.

Gur-e, Satan dré é gounar
Ne hra peah erhet d'hun inean ;
Mæs n'en dés gùir joé ar en doar,
Er guir joe n'en de meit én nean.
O Mam santel, etc.

O me hroudur, guet confianç,
Lar d'em halon ha drebilleu :
Ya, me zoucei hemb dontanç,
Me zoucei oi ha boenieu.
O Mam santel, etc.
M'inean, er voéh-cé amiabl
Zou boéh Mari Rouannes en ne ;
Ah! doh ur stad quer miserabl
Calon ur vam en dès truhé.
O Mam santel, etc.
E huelet quement a sourci,
Hâ te chomou hoalı shurtet?
Cheleu quêntoh doh boéh Mari,
Ha quênt pel é vei consolet.
O Mam santel, etc.
Na doucet-e, Mam truheus,
Hou poéh a veit queih peherion !
Hi hul laqua de vout curus,
Hi e rant er joé d'hur halon.
O Mam santel, etc. *M. Maze.*

Ton. N° 79.

A lein en nean, ô Mari,
Cheleuet hur pedenneu ;
Queméret, ni hou sepli,
Eid ou goarn hur haloneu :
Hun desir, Guérhiès santel,
Zou querhet ar hou paseu,
Ha bet er marw bout fidel
Avel oh d'hur promesseu.
Deustou ma oh ar un trôn,
Er haerran arlerh trôn Doué,
Ha ma touguet ur gourôn
Splann el en hiaul de grestlé,
Hou calon, Mam charitabl,
En dès ur sêl truhéus,
Eid omb tud quer miserabl
En ur vro disconfortus.

Sellet : a hoen, a viaér
A hep-tu é omb gronnet ;
Perpet é omb en danger,
Er hoen hag er apont perpet :
Peh ur vuhé miserabl
E stleigeamb-ni het er be !
Ar-n-amb, ô Mam charitabl,
Taulet ur sél a druhé.

Na tristet un heritaj
En dès hun tad maleurus
Lausquet guet-n-emb eit partaj
Pad ur vuhé anquinus !
El queih devèd miserabl,
Esposet-omb d'er bleidi :
Hui-e, ô Mam charitabl,
Hur returanç, hun abri.

Dilausquet-omb ar en doar
Avel peur orfelined ;
Hur bihuanç o zou hun dar,
Avel queih tud forhannet :
Quemeret, Mam charitabl,
Quemeret eit bugalé
Ni peurion quer miserabl,
Divroet, lan a driste.

Sellet : én ur vro barbar,
É creis hun anemisèd,
É omb taulet ar en doar,
Queih tud gannet ér pehéd !
Hur halon lan a hlahar
Ne houér mui meit huannadein :
Hur guénéu é bro Cédar
E zou mud aveit cannein.

Dal-omb : ah ! reit-t'emb sclerdér
Aveit condui hur paseu ;
Hur halon zou hemb tuémdér,
Hemb gréd eid hun deverieu :
Goulennet, Mam charitabl,
Eid omb tan a garanté :
N'en dès bonheur veritabl
Nameit e càrein hun Doue.

Hun deulegad e hum sàu
Trema hur Mam truheus :
Rac goan-omb , ni en hanau ,
Hun anemis zou nerkus ;
Mæs astennet d'emb hou turn
Hag e vehemb goarantet ;
Hui e forçou de retorn
En ibnern Satan spontet.

*M. Le Joubioux.*

---

Ton : N° 77.

Mari , hur Mam caranteus
Ah ! taulet ur sel truhéus
Ar-n-amb , él leh-men beniguet ,
Aveid bou melein dastumet.

Dobér en dès én é néhig
A askel e vam en emig :
Idan hou tuvaskel ehué ,
Mari , laqueit bou pugale.

D'en han , p'en de bras en tuemder ,
En doar a blau en dès dobér :
Eid omb goulennet glouéh en nean ,
Mari , seh-corn-é me inean.

Dober en dès er gueth deved
Doh er bleidi a vout goarnet :
Ni , Guerhies , ni han nès dobér
A vout goarnet doh Lucifer.

Er hroaduriq , a p'en de clan ,
P'en de losquet guet en derhian ,
E lar d'e vam : ah ! secour-me !
Clau omb , secouret-ni , Mam Doue.

A p'en dé arfleuet er mour ,
En e vaguig , er heiñ pisqueur ,
Guet en houlennéu vou lonquet
Ma n'en dé guet Doué secouret.

Er bed e zou ur mor eahus ,
Lan a garrég ha houlennus ,
Hag hur bag e zou guen disler :
Truhe doh-omb , ô Mam tiner !

*M. Le Joubioux.*

Ton : N° 80.

Chetui amen, Guèrbiés tiner,
Queih peherion len a visér,
E ven guet ur galon joéius
Quemér
Eit Rouannes Mam carantéus
Jesus.

Hou cârein, Rouannes amiabl,
A guement ma vehemb capabl,
Honnêh vou hur sourci fidel,
Dalhabl :
Ah ! quentoh eit hou tilezel
Merhuel.

Na de Satan na d'e lorbaj,
Ne bleguebemb mui davantaj;
Reit-t'emb, ô Guerhiés beniguet,
Couraj
Eit larein quenavou parfæt
D'er bed.

Aveid hur hol, mar dé possibl,
Satan, guet e ardeu horribl,
Lies bouh e hrei d'emb brezel
Terribl :
Taulet ar-n-amb, Guérhiés santel,
Ur sél.

Marce e larou d'emb er bed
Penaus n'en d'emb nameit sodéd,
Rac ma pèllamb dob en hoart
Amoéd ;
Mæs hou cârein vou hur joé ni,
Mari.

Pe zehé d'emb couéh ér vouillen
Ha torreiu, men Done, hou lezen.
Eid hun tennein ag er péhed,
Soudén,
Hou torn, ô Mari, asteunet
Perpet.

Ni hun nès clenet e groaidur
Mélein hou touster hemb mesur,
É quever er gueih peherion,
Mam pur,
E boulen a greis ou halon
Pardon.
Pe vehemb pouiset ér balanç
Ha ma vou laret hur santanç,
Mam truheua, discoeit nezé
Puissanç :
Ah ! guet-n-oh douguet hun lué
D'en ne.
Inou, é creis er joé ha gloer,
Dirac trôn Jesus hur Salvér,
Doh hou melein ni e santou
Douslér,
Do virhuiquin ni hou mêlou
Guet-hou. *M. Ollivier.*

---

Ton : N° 21.

Guérhiès santel, Mari hur mam tinér,
Etal hou treid, guélet hou pugale;
A lein en nean sellet doh hur miser :
Rouannès en nean, en doar, aveid omb pedet
[Doue *(ter)*.
Ni hun nea ol, ag en ouaid a groaidur,
Dishanauet hun Tad hag hur Houéour :
Pedet eid omb, pedet, ô Guérhiès pur ;
Doh-oh, en hur maleur, Mari, hun nès recour *(ter)*.
E creis er bed ne huélan meit danger,
Él ar ur mor tihoel ha counaret;
Suren er mor discoeit d'emb hou splander,
Doh-oh[hun nès recour, n'hun abandonnet] quet *(ter)*.
Guet é ardeu, a p'en dei Lucifèr
Eid hul laquat degoueih èn é laceu,
O goarnet-ni, goarnet-ni, Mam tinér,
Astennet d'emb hou torn, conduyet hur paseu *(ter)*.

Él ur boquet digueor én amzér gaer,
Ha péhani e séh én amzér cri :
Él-cé éhué doh henal Lucifer
E bouivou hur halon, ma ne bedamb Mari *(ter)*.

Mari enta revou hur houfianç :
Mari e zou retirance er pehour :
He ansaign güen e hoarn en innoçanç
En ur galon fidel de houlen he secour *(ter)*.

Pedamb enta, crechénion fidel,
Pedamb Mari guet grèd ha caranté;
Laramb dehi guet huannadeu santel :
Rouannès en nean, en doar, aveid omb pedet
Doué *(ter)*. *M. Le Cunff.*

---

## EIT MIS MARI.

Ton : N° 20.

Er gouyan, guet é frim, en dès quittet en doar,
En éerh taiet e rid a ziar er manne,
En nehue-han e hueh un ahuél blot ha cloar,
En doar sclasset e duém (hag e gav er vuhe) *(bis)*.

Avel doh e henal, a hep tu ne huéjér
Nameit boquetteu caer é tigueor ou delen;
Ěit saludein mis mai, a hep tu ne gleuér
Nameit einediguan (e larét ou sonnen) *(bis)*.

Dob ou musik quen douç, quel lan a vélodi,
Joéntamb éhué hur boeh, ha chairramb boquetteu
Eit goarnissein auter hur mam càret Mari,
Ha gloestramb ol dehi (guet joé hur baloneu) *(bis)*.

Mari aveid omb ol e zou lan a zoustér,
Reit hi dès d'emb mil guah merchou a garanté;
Er ma-men guer bourrabl tro-ha-tro d'hé auter
Eid hi zrugarécat (hum zastumamb bamdé) *(bis)*.

Offramb amen dehi hun inourieu distér,
Hi e daulou ar-n-amb selleu a garanté;
Nitra ne hra hieuein caton ur vam tinér
Él an inour a bra (dehi bé bugalé) *(bis)*.

Quenteh el goleu-dé, stouyet én hô chapel,
Ni e zei de larèl de Vari hur peden ;
Ha quênt ma rei en dé é rang d'en noz tihoel,
Eit cannein gloer dehi (ni e zei èl aben) (*ter*).

Mar d'omb enta gredus de inourein Mari,
Hi hun zennou guet-hi de vlein en nean un de ;
Inou, é creis er joé, er han ha mélodi,
É cavchemb anfin (er peah ha lehuiné) (*ter*).

J. G.

---

Ton 30

Doué en Tad a viscoah
En dès cáret Mari ;
Perpet dré vadeleah
En dès chonjet en-hi.

Én inour de Vari,
De Vam Salver er bed,
Cannamb guet melodi
Cannamb guet joé ha grèd.

A viscoah é houyé
É tehe Satan
Trompein é vugale
Eid ou stlejal d'en tan
Én inour de Vari, etc.

Mæs ehue a viscoah
Doue en des bet chonjet,
Aveit rein d'emb er peah,
Dégass é Vab càret.
Én inour de Vari, etc.

Hag a viscoah ehué
En dès choejet Mari
Eit bout un de e zé
Mam e Vab er Messi.
Én inour de Vari, etc.

Chetui perac en dès
A viscoah hi lâret
Ha saùet dree hræg
Drest ol er ré crouéet.
Én inour de Vari, etc.

Conceuet hemb péhed,
Épad ol hé buhé
Mari en dès guet grèd
Càret en Eutru Doné.
Én inour de Vari, etc.

Ha sel-mui m'er hàré,
Sel-mui en dès scuillet
Bamde græceu nehué
Ar Vam é Vab càret.
Én inour de Vari, etc.

Losquet guet caranté
Ha lan a vertuyeu,
Mari en des bamdé
Cresquet he meriteu.
Én inour de Vari, etc.

Él ma oé santelloh
Eid er Sænt hag Ælèd,
Mari zou ihuelloh
Eit hai én eurustèd.
Én inour de Vari, etc.

Mari, a lein en né,
Sellet hoah doh en doar,
Guelet hou pugalé,
Deit de sehein ou dar.
Én inour de Vari, J. G.

Ton : 92.

A pe oèh hoah én ouaid tinér,
Hui e hoès en hum hloestret d'ein,
Ha hui e hoès cavet douster
Én amzér-zé doh me hārein ;
Mæs aveid on, peheh glahar,
Manquet e hoès d'hou kir goudé !
N'en d'on-me hoah ur Vam e gâr, } *bis.*
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé? }

Hui c hoes épad hir amzér
Hag hemb arsâu me solitet;
Hui e laré d'ein, Mam tinér,
En hou calon hur heméret;
Mæs aveid on péh ur glahar!
Troeit e hoès cain d'hou Mam goude;
N'en d'on-me hoah ur Vam e gâr,
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé ?

Nezé me oé hou ç'espéranç
Ha doh-oñ hui hou poé recour,
Perac ne hoès hui confianç?
Perac ne houlennet secour?
Ah! aveid on pebeh glahar!
Doh-on hui e hêlla hamde;
N'en d'on-mé hoah ur Vam e gâr,
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé?

Ur bed hocenous ha multrér
En dès hou calhuet d'en heli;
Sentet e hoès doh en tromper,
El lausquet e hoès d'hou counl;
Ha guet truhe doh-oh m'el lar:
Goahat e hret a zé de ze:
N'en d'on-mé hoah ur Vam e gâr,
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé?

Caloneu calet el en dir,
Quel hès pehed el e hret,
Hui e renehué me martir,
Rac calon me Mab e drezet:

Tauiet hou sèl ar er halvar,
Me mes souffret erhoalh neze ;
N'en d'on-me hoah ur Vam e gâr,
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé ?

Lan ag ur garante tinér,
Me mes ancoeheit hou fauteu,
Ha hui, tud hemb grad ém hevér,
Hui em scarh a hou caloneu.
Aveid ur Vam pebeh glahar,
Troeit anfin caïn d'hou fal vuhé ;
N'en d'on-me hoah ur Vam e gâr,
Ha n'en d'oh-hui mem bugalé ?

Ha neoah, bugale, m'hou câr,
Deustou ma hoès m'en dilausquet,
Ha mar scuilet un dapen dar,
Me halon e vou gouniet :
Hui e hel doueat men glahar ;
Me bèd Jeaus eid oh bamde :
Me zou perpet ur Vam e gâr,
Hui, bet attau mem bugalé.

Ya, ô Mari ! mam tinér,
Goulen e hramb guet-n-oh pardon ;
Ni e hanaü ol hur misér,
Digueoret d'emb hoah hou calon.
Hui hur guél ér vrassan glahar,
Doh hur stad sellet guet truhé :
Ah ! beah perpet ur Vam e gâr,
Ni vou perpet hou bugale. J. G.

---

**GOUSLIEU ER SÆNT.**

## GOUIL EN OL SÆNT.

Ton : N° 17.

O priéd Jeaus-Chronist, ô lils ag en doar,
E zou hoah é brezel, sehet hiniw bou tar,
Ha cannet én mour de driomfi hou preder
E zou hiniw en nean, é creis er vrassan gloèr.

Hinihue e inouramb ol er ré zon én nean,
Sauamh hur haloneu ha ramb lusq d'hun inean;
Caigeamh guet ur joa douç hur boéhieu doh ou ré,
Eit ma von mélodi ar en-doar èl én né.

A drest en ol é ma ha Jesus ha Mari,
Jesus Salvér en ol, é Vam hag hur mam ni,
Péhani hi hunan, e misq ol er merhed,
E zou Güerhlès ha Mam, Mam ha Guerhlès perpet.

Ar ou lerli é huélér Æléd-en Eutru Doué,
Sontil é peh amzér d'hobér é volante;
A bep-tu ne gleuér guet-hai nameit ur han:
Gloér d'en Tad, gloer d'er Mab ha gloèr d'er Sperèd-glan.

Étal d'hai sant Yehan, brassoh eid ur profét,
Deit de bleinat en hent é raug Salver er bed,
Guet er Batriarchèd ha guet er Brofæléd,
E gaige ou hoéhieu douç doh hani en Æled.

Én ou hreis é huélér ar ou zróneu iliuel,
El er penneu quetan ag er senat santel,
En deuzéc Apostol e zou laqueit guet Doue
Eit pouisein ér balanç œvreu e vugalé.

Tostig dehai é ma er Vartiréd narbus
En dès scuillet ou goaid aveit lézen Jesus;
Reit ou dès ou bube eit prenein ou inean,
Bermen de virhuiquin é mant eurus én nean.

Pélloh un nombr hemh fin a dud fidel d'er Fé,
Bèlean, Escobed, servitérion de Zoué,
En dès groeit disprisanç a vanite er bed,
E zou goleit a hloer, goalhet en eurustéd.

Er Güérhiésèd santel en doé quemérel Doué
Aveit hout ou fried, a pe oent é buhé;
Guet lys ha ros quer guen èl on éerh er purran,
É helt ou friéd guet en hivoult douçan.

É creis el lehuine, er han, er mélodi,
Er Sœnt e zou en nean n'ou dès ol quin studi
Meit cannein gloer de Zoue, mélaín é santeleah,
Mèlein é ol buissanç, melein é vadeleah.

O Speredeu eurus e chom e lein en né,
Hui pere zou goalhet ér mor a lehuiné,
Cheleuet a vaze hiniw hur pedenneu,
Lausquet ur sèl de gouéh ar hun ol dobérieu.

Ag er vamen dihesq ag er guir eurusted,
E dor é peh amzer hou non hag hou séhed,
Scuillet mar a-dapen ar hur bro miserabl,
Ha reit-t'emb a berh Doue ahoel ur peah dalbahl,

Eit ma chervigehemb én ur guir santeleah,
Guet ur galon sentus en Doué a vadeleah,
Ma touguehemb él oh ar Satan er victoer,
Ha ma vehemb un dé lodéc ol én hou cloer. J. G.

---

## GOUIL SANT YEHAN-ER-BADÉOUR.

Ton. Iste Confessor

Badéour santel, ne hortet quet pélloh,
Sentet doh hou mæstr, doh Jesus Doue ha dén,
E houlen hinaw bout badeet dre-z-oh
É deur er Jourdén.

Ne veritet quet distaguellein boteu
En hani e za hiniw d'hou suplîein,
Él a pe vehe goleit a hehedeu,
D'er purifiein.

Er Speréd-Santel e zischen ag en né,
En Tad éternel e hra cleuét e voéh,
Jesus zou en deur, eleen en hum ziscoé
En Drindéd abeh.

Avel guet er his, hui e zisco en Oen
E zeli imbér, én ur scuil ol é hoaid
Eit feahein Satan ha delivrein mab-dén,
Dismant er pèhèd.

Hui e lar quentéh d'er ré hou c'hélie
Cheleu doh Jesus, Mab en Tad éternel,
Ha hui e ven bout, eit ma cfeaquou gloer Doué,
Én ur stad izel.

N'en de quet crhoalh ma hoès discoeit hou fé
Dre œvreu santel, rac ma hoès condannet

Pehed lous Herod, hui e rei hou puhé
Quênt Salver er bed.
Rezci ol en doar de inourein guet joé,
En Tad, heg er Mab hag er Sperèd divin,
D'en Drinded santel, tri person én un Doué,
Gloer de virhuiquin. J. G.

## GOUIL SANT PIERR HA SANT PAUL.

Ton : Tandem laborum

Anfin, ô Princêd,
Douguet e hoès er victoer,
Hag er faus douèéd
En dès collet ou gloer :
Rouannès ol er bed,
Rom kêr vras hâ digampen,
Guet ur suéh hemb par
E laq er yau ar he fèn.

E creis en tourmant,
Pierr ha Paul en dès feahet
Connar en tyrand,
Dre er marhue ou dès souffret;
Ha hinihue en dé,
Én nean ou dès ur gourôn,
Ag ou gosid hemde
E sàu guir christenion.

Drê er bayannêd,
Adoret el er guir Doue,
En ampeleuréd
E vrein hinihue en ou be :
En deu Apostol
É contrel zou mouret,
Er gloéz guet en ol
É peb léh zou adoret.

Ker a Rom, rûet
Guet ur goaid quer précius,
Hou cloer zou cresquet,
Hou pugale zou eurus;
Hiniw pinhuiqueit

Dré victoër hou patromed,
Hui e zou hoah deit
De vout Rouannès ol er bed.
D'en Tad éternel
Revou gloêr de virhuiquin,
Gloêr d'é Vab santel
Splandêr ag en Tad divin,
Ha d'oh, Sperêd-glan,
E za ag ou harante,
En inour brassan
Epad en eternité. J. G.

## EIT GOUILIEU EN APOSTOLÉD.

Ton : N° 77

O doar, discoeit hinibue hou joé,
Revou mêlation én ne,
Cannet, ô hui, doar ha stired,
Hiniw gloêr en Apostoléd.

Ol en hur jugebet un de,
Hui e ra d'emb sclerdèr bamdé;
Plîget guet-n-oh hiniw chéleu
Er heden a bur haloneu.

Hou conz e zou él un alhué
E chair bag e zigueor en né;
Goulennet, ô Apostoled,
Ma vehemb dilou a behed.

Hui pere e scarh er hlinhued,
E zegass quentéh er yehéd,
Guelleit clinhued hun ineaneu,
Cresquet ehué hur vertuyeu,

Aveit, a p'en dei hur Salvér
D'hur jugein é fin en amzér,
Ma rei d'emb er joé éternel,
En hou compagnoneah santel.

O Jesus, revou gloêr d'oh-hui
Gannet ag er Huérhiès Vari,
D'en Tad ha d'er Sperêd-Santel
Revou ehué gloer éternel. J. G.

## AR ER MEMB TRA.

Ton : 78

Én nean revou er joé douçan,
En doar dassonet guet er han :
Ér gouil caer-men, guet en Æléd,
Cannamb gloer en Apostolèd.

Hou poéh èl son en trompetteu
E bredég de ol er pobleu ;
Hui zou er splander ag er hed,
Grateit t'emb dré er brofæted.

Hui péré e hel a berh Doué
Digueor ha chairrein dor en né,
Louiet-omb én hur pehedeu,
Torret biniw hur rangenneu.

Hui e hel pèllat er hlinhuéd,
Ha d'er horv degass er yehèd :
Goulennet aveid omb guet Doué
Ma rei er yehaid d'hun iné,

Eit ma vehemb, a p'en dehet
Guet Jesus eit jugein er bed,
Laqueit a zeheu d'hur Salvér,
Aveit bout lodèc én é hloer. J. G.

---

## EN AMZÉR A BASQ.

Ton : Ad regias agni dapes

En Apostolèd é tristé
E huannadé ar varhue un Doué,
Laqueit d'er marw hirrissussan
Dre er aervitérion crian.

Ha neoah er merhèd fidel
E gleu er gonz-men guet en Æl :
Imbèr Jesus, Salver er bed,
E sèhou dar er fidélèd.

Quentéh é ridant ol a hèr
De gass en doairé d'ou hredér ; 10

Ind e gav Jesus e buhé,
E voq d'é dreid guet caranté.

Neoah ar en hent de Judé,
En Apostoléd lan a joé
E gav Jesus ressuscitet,
Revé m'en doé-ean el laret.

Eit ma vebemb ehué joéius,
Er Pasq-men, ô Salvér Jesus!
A pe hoès reit-t'emb er vuhé,
Doh er mærw goarnet hun ine.

Gloér d'en Tad én nean azéet,
Gloer d'er Mab zou ressuscitet,
Gloer ehué d'er Speréd divin,
Ha bermen ha de virhuiquin. J. G.

---

## A ZIVOUT GOUIL UR MARTIR.

Ton : Conditor alme.

A houdé m'en dés hur Salvér
Scuilletë hoaid ar er Halver,
Calz a dud eit Salvér er bed
En dés ehue scuillet ou goaid.

Er groéz n'en dé quet mui méhus
Abiorh m'hi dès douguet Jesus;
Ur gloér é merhuel eid un Doué
En dès eid omb reit é vuhé.

Er chonj-cé e zoug hur Martir
De zispris en hoarn hag en dir;
Crihuet dré-z oh, ô me Salver,
Ean e gombat aveit bou cloer.

A pe daul ur sel ar en nean,
Dré garaté doh é mean,
N'en dès quin hoant meit de verhuel
Eit monnet d'er joe éternel.

É hunan-gaër ean e zalh pen
Doh bréh counaret ur vanden;
Ha tourmantet é peb fæçon,
Ean a scuéh memb é vourreanion.

Groeit ma quemérèhemb ol seuir,
O Jesus, ar nerh hou martir,
Ha ma anderehemb ehué
Hur poénieu guet er vrassan joé.
Mab uniq en Tad eternel,
D'oh querelous el d'hou Tad santel,
Avel ehué d'er Sperèd-glan,
Revou perpet er gloér brassan. J. G.

## ÉN INOUR D'ER VARTIRÉD.

Ton : N° 78.

Doué, guir gourôn er Vartirèd
En dès eid oh scuillet ou goaid,
Pardonnet hur péhéd d'emb-ni
E gen d'hou martir mélodi.

Hennen en dès bet dispriset
Ol joé ha plijeadur er bed;
En ur gredeiu é oent marhuel
E ma oueit d'er joé éternel.

N'en dès chet doujet er poénieu,
Nerhus é bet er souffranceu;
En ur scuil aveid oh e hoaid
E ma él lehuiné parfæt.

Raccé dré bedenneu gredus,
E de gouil hou martir eurus,
Ni hou ped ol a hur galon,
Pardonnet d'hou servitérion.

O Jesus, revou gloér d'oh-hui,
Gannet ag er Huérhies Vari,
D'en Tad ha d'er Sperèd-Santel,
Revou ehue gloer eternel.

## AR ER MEMB GOUILIEU.

Ton : Sanctorum meritis.

Cannamb, compaguoned,
Ha cannamb ol guet joe,
Mélamb er Vartirèd
E zou arrihue én ne

Dré ou œvreu nerhus.
Doucet ul lehume
Cannein ou victoër glorius !
Er hed en e folleah
Gueharal ou hasass :
Eit mont d'ou ranteleah,
Ind-memb en dispriśas
Guet e bligeadurieu,
Rac m'er guélemt, allas !
Dihoarnis a fréh hag a vieu.
Ind ou dès bet feahet
Anjuli ha counar,
Tauleu eri ha calet
En tyrantèd barbar,
Ha guelet é quseim
Memb er bribleu hoarnet,
Hemb col calon bag hemb creinein.
Avel devendigueu
Idan er hleanier
É rant ou buheieu,
Clèm erbet ne gleuér;
Nitra n'hel ou discar,
Perpet en ou guétér
En ur bauantèd hemb par.
Pihue a fehë larèt
Peh quer bras lehumé
En dou er Varhrèd
É ranteleah en nè ?
Guélet-vou ar hon fên,
Rû el ou goaid ehué,
É hguernein ur gourônen.
Scarhet hur péhedeu,
O Doué a vadeleah !
Pélleit ol en drouguen
Ha reit-t'emb ol er peah,
Eit ma yehemb ehué
Guet hai d'hou ranteleah,
De gannein gloer d'hou majesté. J. G.

## ÉN INOUR D'ER GOVÉZOURÉD.

Ton : *Iste Confessor.*

Er grechénion, ér puar horn ag er bed,
E gan én inour d'er Hovezour nerhus
En dès én dé-men bet en neau hum sauet.
Eit hout guet Jesus.

Devot a galon, izel, modest ha pur,
Dre laquat ehueh ha dre zihoal bandé,
En hum hoarantas doh peb eouciadur
Épad é vuhé.

Rac ma oé santel en dès bermen er perh
De huellat en droug, ba hès er mampreu,
Goanneit d'er hlinhuéd, e gaw quentéb ou nerh
Dré é hedenneu.

Ha chetui ehué perac guet mélodi
É cannamb hinihue é driomfi ha victoér,
Eit ma tei un de de rein secour d'emb-ni
É creis hur miser.

Revou nerh, inour ha salud d'en Drinded,
Un Doué é hunan, neoah é tri person,
Hag avel ur Roué e gondui ol er bed
A ziar é drón. J. G.

## ÉN INOUR D'EN DOCTORÉD.

Ton : N° 20.

Religion santel e gav eid hou tihuen
Soudardéd quen nerhus, sauet ihuel hou pen;
Liès e boès brézel; mæs guet er vrassan gloer
Ar hou ç'anemisèd hui e zoug er victoér.

A pe allum Satan counar en tyrantéd,
Hui e huél é sebuel quentéh er Vartired;
A pe glah tud hemb lé discarrein hou lézen,
Hui e huél é sebuel Doctoréd d'hi dihuen.

P'hum streàu él er vocen er péhéd ar en doar,
Ind e droh er haurien hag imbér en discar,

P'en de er speredeu é creis en noz dùan,
Iad e zégass eit hai quenteh en de splannan.

Ind e sonna hur fe, e lam en doutanceu,
D'en n'emb e gouéh er mor e zisco en audeu,
Eit ne zraillehemb quet hur bàg doh er rehér,
Avel ur holcuen ind e ra d'emb sclærdér.

Scrihuet hui-memb, men Doué, én dôn a hun ineau
Er péh ou dès laret a zivout hent en nean,
Ha groeit ma vihuehemb èl d'hus ér santeleah,
Eit ma behemb guet hui un dé d'hou ranteleah.

J. G.

---

## ÉN INOUR D'ER SÆNT MENÉH.

Ton : *Iste Confessor.*

O Meneh gredus, na hoès meit er memb fé,
Er memb espéranç hag er memb caranté;
Na crihuet oh-hui, guet bou tad en Abad
P'en det d'er hombat.

Hui e forç en nean de zigueor é zareu
Dré hou pémgen ha dré hou pedenneu;
Hou corv, guet er yun, castiet ha goannoh,
E zou sentussoh.

Hui e ouil, e béd hag e supli bamdé,
E bèd ar un dro ha guet un nerh nehué,
Hag èl un arme, guet er grèd nerhussan,
E forç dor en nean.

Doue, er guellan tad, a gâr bout gouniet
El-cé dré zareu ur galon glaharet;
Hennéh-é en hent eit selvein en mean
Ha gouni en nean.

A p'en da en dé ha ne gleuér ér bed
Meit trous ha saffar, hui ne hret trous erbet;
Mæs, e creis en noz, e cannein gloér de Zoue,
Ni hou cleu neze.

Hemb col en amzér, hui e boéni attàu,
Hou teourn nerhua e labour hemb arsau,
Ha guet largante en doar eit recompanç
E ra d'oh bihuanç.

Hou ç'inean e hlèg idan volanté Doué,
Hemb ne glah gobér hi-memb hé volanté;
Ne ven meit un dra, ne glah meit un inour,
Plijein d'hé-Hrouéour.

Revou gloer d'en Tad en dès ol hur hrouéct,
Revou gloer d'er Mab en dès ol hur prenet,
D'er Sperèd, mamen ag er sclærdér divin,
Gloer de virhuiquin. J. G.

## ÉN INOUR D'ER GUERIHÉSÉD.

Ton: N° 77.

Jesus, courôn er Guerhiésèd,
Gannet ag er Hiérhiès Varí,
Hemb n'hi dès collet he guërhied,
Cleuet hur boëh, ni hou supli,

Tro-ha-tro d'oh er guërhiésèd,
Avel boquetteu flourdelis,
E gav, é héli ou frièd,
Én ol lehieu, er haraouis.

Ne vern de béli costé é het,
Ind hou héli én ur gannein;
Ou chonj e zou guet-n-oh perpet,
N'arsàuant quet a hou mêlein.

Tad caranteus ha tinèr,
Reit græç d'hur horv ha d'hur sperèd
Aveid hum hoarn é peb amzer
Dob couciadur er pehèd.

Nerh, inour, gloèr, mêlation
D'en Tad, d'er Mab, d'er Spered-glan,
Un Doué hemb quin é tri persou,
Querclous ar en doar él en nean. J. G.

## ÉN INOUR D'ER HROAGUÉ SANTÉSED.

Ton : N° 77 pé 78.

Guet joé mélamb er voès eurus
En dès én ur horvig disler
Douguet ur galon quen nerhus,
Er bed abéh e splann he gloer.

Lan a zisprisanç eid er bed
Hag a garante doh Jesus,
De vleín en nean hi dès ridet
Dre henteu dæs ha risclus.

Dré hoannat hé horv guet yunieu,
Hag én ur gribuat hé inean,
Dre vagadur er pedenneu
En hi dès hum sauet d'en nean.

Jesus, nerh er ré zou nerhus,
Jesus, pêbani hou ç'hunan
E hel gober treu hurhudus,
Cleuet hur pedenneu humplan.

Revou gloer d'en Tad éternel,
Ha gloér d'e Vab uniq ehué,
Hag open d'er Sperèd Santel
Epad ol en éternité.

## QUÊNT SORTI AG EN ILIS.

Ton : Avant de quitter notre Maître. N° 85.

*De Galon sacret Jesus.*

Quênt quittat Jesus hur Salvér,
Hum daulamb ol en é Galon :
Én-hou hemb quin, én-hou é cavér
Peah, bonheur ha consolation.
Quênt quittat Jesus hur Salvér,
Hum daulamb ol en é Galon.

*D'er Huérhiés Vari.*

Ha hui ehue, Guérhiès fidel,
Hou pet chonge ag hou pugalé;
Pedet eid omb en Drinded santel
D'hur receu é ranteleah en né.
Ha hui ehue, Guérhies fidel,
Hou pet chonge ag hou pugalé.

*De Sant Jojeb.*

Ha hui ehué, pried Mari,
Ni hou suph, hur secouret;
Pad er vuhé-men, conduyet-ni,
Hag ar er marw n'hun abcoëhet quet.
Ha hui ehué, pried Mari,
Ni hou suph, hur secouret.

*Eid er rê Tremeinet.*

Doh en inean ér Purgatoér,
Men Doué, hou pet ehue truhé;
Dre vériteu Jesus, hur Salvér,
Tennet-ind é'r joyeu ag en né.
Doh en inean ér Purgatoér,
Men Doué, hou pet ehué truhé.

*Le Mouël.*

FIN.

## REMERQ.

En tonieu merchet dré ur chiffr ér guerzenneu-men, e zou er ré e gavér, dré er memb chiffr, én tonieu groeit dré en Eutru Mouël.

# ROL.

## QUETAN LODEN.

## EIL LODEN.



### AG EN TAIR VERTU THEOLOGAL.



### ER PÉHEDEU.



### AR ER SEIH PÉHÈD CAPITAL.

ER SACREMANTEU.



## TAIRVÈD LODEN.

## PEDAIRVÈD LODEN.

## PUEMVÉD LODEN.

### GOUILIEU ER HUÉRHIÈS.

FIN AG ER ROL.



# ROL ARAL

## REVÉ RANG EL LETTRENNEU.

